# IMITATION

AR

# VERC'HES VARI.





**O GUERC'HES SANTEL !**

Pried ar Speret a sclerigen bac a ners, en droublien e pehini e maon, me en em daul en ho tivrec'h, evel eur buguel var boul calon e vam, pa en deveus aon.

# IMITATION
AR
# VERC'HES VARI,
VAR MODEL
IMITATION JESUS-CHRIST,
LAQEAT E BREZONEC
GANT AN AUTROU G** L**,
CURE TAULE.

*Buez Mari a so eur squer parfet evit an oll.*
S. AMBROAS.





E MONTROULEZ,
E TY V^OT GUILMER, IMPRIMER HA LIBRER.

1836.

# APPROBATION AUTROU AN ESCOP.

YAN-MARI-DOMINIK DE POULPIQUET DE BRESCANVEL, dre visericord an Autrou-Doue ha grac ar Sich santel apostoliq, Escop a Guemper,

An Autrou KERAMANACH, Person Montroulez, pehini hor beus carguet da examina un draduction brezonec eus al levr hanvet *Imitation ar Verc'hes*, o veza rentet deomp testeni penos al levr-se, troet e brezonec, a so conform d'ar feiz catoliq hac util meurbet da gresqi devotion ar bobl fidel, e c'hotorizomp an Autrou GUILMER, librer eus Montroulez, d'e imprimu.

Roet e Quemper, didan hor sinatur, an 19 a vis eaust mil-eiz-cant pemp ha tregont.

† J.-M.-D. *Escop a Guemper.*

Dre an Autron Escop,

ALEXANDRE, *Belec-Secretour.*

## AVERTISSAMANT.

Aa C'hallaouet o devoa, pell a-yoa, an avantaich da gaout *Imitation ar Verc'hes Vari;* ar Vretonet a ello hivisiqen en em brocuri ar memes bonheur, hac a ello medita, o lenn al levr-ma, hues ha vertuziou ar Verc'hes, mam Doue, pehini a c'halvont gant henor, hac a so, en effet, ho mam hac ho mam ar vella.

Pa recevomp qelon ens hor mam, hon tad, hor c'herent, dioc'h pere omp dispartiet, pebez joa n'or hes qet en hor c'halon! O ene christen! c'hoant oc'h eus da glêvet qelou ens a vam Doue; c'hoant oc'h eus da gaout ar vertuziou e deus het? Lennit al levr-ma, e pehini, evel en eur melezour, e vellot humilite, purete, feis, esperanç, carantes ar Verc'hes Vari, etc.

Evit er len gant profit, lennit-en var ho pouea, en ho part och-unan, avichou iva

dirac re-all, evit ma cresco ar ferveur e servich mam Done.

Pa lennot eul levr mad evel hema, imitit an dud pere, pa gavont enr boned d'ho gont, a zebr anezan bo c'hontant. Rassasiit ive hoc'h ene, dre voyen reflexionou ha resolutionon particulier var ar pez o peso lennet. Ne qet ar glao-arne a ro muia saour d'an douar: re vuan e passe. Mæs ar glao donç ha padns a antre en douar hac a ro saour d'ar c'honnidegues.

Na vezit qet eta presset, pa viot o lenn; bezit goustad hac ar glis a gomzon al levrma a gargo oc'h ene hac e mago.

*Guerc'hes Vari, concevet exant a bec'het, pedit evidomp-ni, pere hor beus recourt deoc'h.*

---

# PEDENNOU
## EVIT
## AN OFEREN.

En hano an Tad hac ar Mab hac ar Speret-Santel. Evel-se bezet great.

Antrou-Doue, grit din ar c'hraç da antreal en dispositionou e pere e tlean beza evit offr deoc'h dignamant, gant ar Belec, ar sacrifiç adorabl eus an ofern pebini a gommanç.

He offr a ran deoc'h, va Doue, en union hac en intantionou Jesus-Christ hac an Ilis, evit renta d'ho majeste an adoration a verit; evit ho trugarecat eus oc'h oll madoberou, evit satisfia d'ho justiç offanset, ganeme e particulier, hac obten, dre voyen Jesus, an oll graçou a bere hon deus esom, me, va c'herent, va mignonet, etc.

### D'ar Confiteor.

Va Doue, evit anaout va phec'hejou, n'oc'h eus qet esom absolumant ho ansafen; lenn a rit anezo em c'halon. Mæs evit va dispos da veza pardonet dre ar binigen, e c'hordrenit din eofes va offanson. Eh bian! va Doue, me a zao va moues a enep din va-unan; me a

amsso va oll bec'hejon e faç an ê bac an douar. Ya, dre sonch, dre gomps, dre œuvr, dre omission ezneus oc'h offanset, va Doue, va guëlla tad, ha qement-se a so va faut vaunan, va brassa faut.

Guerc'hes santel, Ælès an ê, Sænt oll, pedit evidomp an Autrou-Doue.

Va Doue sellit a drues oc'h o pugale miserabl. Bezit tonchet dre ho daëlon.

*Pa bign ar Bêlec d'an auter.*

Autrou, va Doue, me a ador ho misericord, da hehini e fell ervad permetti d'ar Belec tostat oc'h an andret santel, e pehini e repos an divinite hac an humanite a Jesus, ho mab, pe da viana e pehini e tisqenno aranc ar gorrëou. Va Doue, grit grae din, dre ar bêlec; chelsouit moues ho calon a dad, ha na hermettit qet e virfen, dre va bolontes fall, ouz hu eracou da antreal em ene. Rentit din, en hano Jesus, ho craçou-mad, collet dre va phec'hejou.

*D'an Introït.*

C'hui, va Doue, eo oc'h eus inspiret d'ar Batriarehet desirou qen ardant da velet ho Mab uniq o tisqen eus an ê d'an douar. Roit ive dime eul loden benac en ardeur santel aus ho desirou var guement-se, ha grit ma santin eur pres santel da veva en ho eraç er bed-ma, hac en ho eloar er bed-all, dre voyen Jesus, va Salver.

*D'ar C'hyrie eleison.*

Hirroudi a ran, hunanadi a rin, ô va Doue! qen n'am bezo ar honheur da velet ac'hanoc'h o caout trues ouzin. Hed va bues e livirin, brema ispicial e lavaran gant ar Belec: Autrou, ho pet trues ousimme, pec'her, pec'heres vras!

*D'ar Gloria in excelsis.*

Ar c'hloar a veritit, ô va Doue! ne ell beza rentet deoc'h dignamant aoualc'h nemet er barados. Va c'halon, a-unan gant Jesus er sacramant, ma ve disposet parfæt, ma na ve qet qer fragil, a elfe sur renta gloar deoc'h evel m'er meritit; mæs va c'halon haour a so qer volach, qen imparfæt. N'eus forç gouscoude, ô va Doue! me faut din be sevel betec ar harados, bac eno, me a uuvan va moues gant ar sænt pere a gan meulendiou, beuediction, gloar, adoration harfæt dre Jesus, Sant ar Sænt; d'an Dreindet sacr, Tad, Mab ha Speret-Santel!

*D'an Oremus.*

Recevit, ô va Doue! ar pedennou a so adresset deoc'h evidomp. Accordit deomp ar graçou hac ar vertuziou a c'houlen evidomp an Ilis, ho pried. Guir eo ne veritomp qet hor chelaoufac'h; mæs considerit e c'houlennomp ouzoc'h an oll graçou-se dre Jesus, ho mab,

pebini a vev hac ba ren ganeoc'h hed ull gant-vejou ar c'hantvejou. Evel-se bezet great.

*D'an Abostol.*

Me a gonsider, ô va Done! en Abostol-ma, evel eul liser pebini a zeu din eus an ée. evit va instrui eus ho polontes adorabl. Accordit din, mar plich gneneoc'h, an ners da ober ar peza gommandit. C'hui, ô Autron-Doue! oc'h ens inspiret d'ar Brophetet ha d'an Ebestel ar pez o deus scrivet bac a lenner brema. Grit din ua nebeut pers en ho sclérigennou; laqit, er memes amser, em c'halou, an eulfen eus an tan sacr pehini oc'h eus allumet qer cre en hu c'halon, evit m'ho carin, va Doue, a m'ho servichin evelto.

*D'an Aviel.*

Sevel a ran em za, ô va Doue ha va Phrinç souveren! evit disqnes deoc'h on prest da zifen, e risq va interest temporel hac e risq va bues, ar guirioneziou eternel pere a lenner en aviel santel. Jesus, ho mab, en deus roet din da anaont ha proposet din da gredi ar gnirioneziou-se. Desirout a ran e vent scrivet ganeoc'h, va Doue, var va zal, em c'halon ha var va zeaud, evit m'o amsavin partout, m'o c'bredin ferm, m'ho c'barin ha ma parlantin aneso bepret gant reveranç.

*D'ar Gredo.*

O va Doue! me a' gred eb douetanç ébet an oll guirionezion oc'h eus revelet. N'ens qet nnan evit pehini ne ven prest da scuilla ar berad divêsa eus va goad. Me a gred, var ho comz, e zeûs nn Done e tri pherson. Me a gred eo an eil pherson, ar Mab, a so en em c'hreat den: me a gred eo Doue ha den ha ne ra nemet eur personnach divin. Me a gred eo Jesns, ar mab-se, en em c'hreat den, maro evidon er groas, resuscitet a tuio da veo, pignet en ée, a beleac'h e tuio d'am barn. Me a gred e zeus var an douar nn Ilis, nn assamble a Gristenien, gouvernet gant Jesns, e phen invisibl, ha dre ar Pab, e viqel principal var an douar. Me a gred e zens, en Ilis catholiq-romæn, pehini chqen eo ar guir Ilis eus a Jesus, madou commun d'he oll bugale; sacramanchou evit santifia an den pec'her ha cresqi santéles an dnd santel. Me a gred e resuscito an oll da fin ar bed. Me a gred nn ifern hac eur barados eternel; me a gred ar purgator ac ar rest.

Va Doue, cresqit va feis.

*D'an Ofertoar.*

Daonst ne ven nemet eur c'hrouadur mortel ha pec'her, gonscoude, ô Doue! ô guir Doue beo hac eternel! me a offr deoc'h, dre saonarn ar Bélec, an hosti pur a bep tach,

hac ar c'halur precius, ar bara hac ar guin pere a dle beza chenchet e corf hac e goad Jesus, ho mab. Recevit eta, va Doue, an offranç a ran deoc'h eus a sacrific ho Mab evel un dra a c'hues mad evidoc'h, ha souffrit m'ach uoissin d'an offranç a gorf ha goad Jesus, an offranç eus va c'horf hac eus va ene, eus va madou, eus va bues hac eus a guement am beus.

*D'ar Vouelc'h-daouarn.*

Goalc'hit ac'hanoa, va Doue, e goad an Oan-Doue, evit ma vezo purifiet va oll souilladures spirituel, ma visco va ene ar robe venn eus ar stad a c'hraç ha ma c'hesperia neuse beza un deis diguemeret er banqet a joa eternel, destinet ganeoc'h en ée d'ar re a vezo bet ho mignonet var an douar.

*D'ar Prefaç.*

Poent eo, ô va ene! sevel dreist an oll draou eus ar bed-ma. Teunit, va Doue, tennit oc'h-unan hor c'halonnou betec ennoc'h ha souffrit ma c'hunissimp hor mouezioù da velodiou caer ar sperejou eurus, ha ma lavarimp, en hor pelerinaich ama, ar pez a ganont eternellamant en c'hloar: Santel, santel, santel eo an Doue a adoromp, ao Autrou, Doue an armeou.

*D'ar C'hanon.*

Tad eternel, Pastor souveren ar Bastoret, conservit ha gouvernit oc'h Ilis. Santifiit an bobl fidel hag e Bastoret; cresqit ho nombr var an douar. Unanit an oll dud ha roët dezo ar memes speret hac ar memes calon. Scuillit ho pedediction var hon Tad santel ar Pab, var hor bro, var hor Pastor ha var guament hini o deus recevet ar feiz eus oc'h Ilis, an Ilis Romæn.

*D'ar c'henta Memento.*

Me ho ped, ô va Doue! da gaont sonch eus va c'herent, eus va mignonet, eus va madoberourien, eus va c'honfessour. Recommandi a ran deoc'h, a greis va c'halon, ar personachon digant pere e c'halfen bezs recevet eur voal drætamant benac, un injur pe un insult. Ancounac'hait ho pec'hejou ha va re-me. Roït dezo pers er sacrific divin-ma, e meritou Jesus, ha carguit-hi eus ho benedictionou er bed-ma hac er bed-all.

*D'ar Correou, pa saver an Hosti.*

O Jesus! va Salver, guir den ha guir Doue, me a gred emaoc'h realamant presant en hosti santel-se. Me oc'h ador eus va oll galon.

*Pa saver ar C'halur.*

O goad precius! scuillet evidomp var ar groas! me oc'h ador. Pareit ac'hanon va

pettait, va santifiit. Lævit, Antrou Doue, lævit eur berad ens ar goad adorabl-se da guesa var va ene, evit ma vezo disouillet dioc'h ar pec'het, ha ma vezo allumet enni ar flamm sacr eus ho carantes, va Doue.

*D'an eil Memento.*

O pet memor, ô va Doue! eus a eneon ar purgator: beza o deus an henor da apparchanti onzoc'h ha da vezahopriejon. Chelaouit ac'hanon surtout e faveur ar re evit pere e zoa muia obliget da bedi.

*D'ar Bater.*

Daoust ne don nemet eur c'hrouadur miserahl, gouscoude, ô Doue bras! e qemeran al liberte d'ho qervel va zad. Er falvout a rit, ô va Doue! Grit din eta ar c'hraç da non pas en em renta indign eus a galite ho mab, ho merc'h. Ra vezo hennignet oc'h hano santel da jamæs! Bezit ar roue absolu eus va c'halon, evit ma rin ho polontes var an donar evel m'e gra ar Sænt en ée. C'hui so va zad: roit din eta, me ho ped, ar hara celestiel-se a behini e vaguit ho pugale. Pardoùit ac'hanon evel ma pardonan a galon vad d'ar re o defe va offanset. Na bermettit qet e ven cans da dentation ebet da zont din, nac e consanten jamæs da nicun. Mæs, dre ho craç, ô va zad! grit ma vezin bepret treac'h da oll enebourien va silvidigues.

*D'an Agnus Dei.*

Jesus, oan Done, pehini oc'h eus deurveset arvad en em garga eus a bec'hejou ar bad, o pet trues ousin; ma a so acsablet dindan poues ba pounerder va c'hrimou. Douguit-hi, va Jesus, donguit-hi, pa zeo guir, oc'h o douguen, ho effaçot, hac oc'h o effaci, e reot din ho peoc'h hac ho carantez.

*D'an Domine, non sum dignus.*

Allas! Antrou, na deo nemet re vir ne varitan qet ho receo: a gemant-se on an em rentet tout-a-fæt indign dra va phec'hejou. Ho detesti a ran, abalamour m'o dens va phellest dionzoc'h. Tostait ac'hanon ouzoc'h adarre, ô va Done! parlantit oc'h va c'halon hac em excitot d'ar binigen.

*Communion spirituel.*

O va Jesus! dign eus va oll garantes, ma n'em eus qet birio ar bonheur da veza maguet eus ho corf adorahl, souffrit, da viana, m'ho recevin a speret hac a galon; m'en em unissin ganeoc'h dre ar feis, an esperanç hac ar garantes. Me gred ennoc'h, me a esper ho craçou, me ho car eus va oll galon, me garfa beza en etat d'ho receo er sacramant divin-ma gant an oll dispositionou a soubætfac'h eus va phers.

*Pa sestum ar Bêlec an brasunadou sacr eus an Hosti.*

Autrou, va Doue, an disterra lodea eus ho craçou a so infinimant precius. Et lavaret em aus; n'on qet dign da veza azeset oc'h o taol evel ho mignonet; mæs permettit ganedestum ar pez a goës dioc'h an hosti sacr varnesi. An disterra graç diganeoc'h, va Doue, a rejouisso va ene, hao en em gontantan da gredi goulen ouzoc'h ar pez a c'houlenne ar Gananeen. Grit na negligin nicun eus oc'h inspirationou pa zeo guir an negligenç-se a elfe oc'h oblija d'am priva anezo tout-a-fet.

*Epad an Oremus diveza.*

Falvont a ra deoc'h, Autrou, beza pedet eb cess gant ho pobl fidel, abalamour m'o deus atao ezom aus ho craçou, ha ma zeo infinit tensorion ho trugares. Scuillit ennomp ar speret-se a humilita, a fizianç, a garantes, evit ma verito ar beden da behini hon excitit, beza chelaouet ganeoc'h dre voyen Jesus-Christ, ho mab, pehini a vev hac a ren ganeoc'h er c'hloar.

*Arauç Benediction ar Bêlec.*

Draindet santel hac adorabl, eb commençamant na fin, evidoc'h hon eus commancet ar sacrifiç-ma ha dreisoc'h er finissomp. Bliget ganeoc'h er c'haout agreabl, hac evel ma zoc'h

un abim a vajeste ennoc'h oc'h-unan, bezit ive evidomp un abim a drugares, ha na gasit qet ac'hanomp qnit eb rei deomp ho pe-nediction.

*Epad an Aviel divêza.*

Jesus, verb eternel, dre behini pep tra a so bet great, ha pehini, o vesa en em c'hreat den evidomp, pa zeo erruet ar poent, oc'heus instituet ar sacrifiç divin; ni ho trugareca gant eals humilite ens ar c'hraç oc'h eus great deomp da assista hirio en oferen evit beza participant dreizi en ho meritou. Ra zui an oll Sænt hac an oll Æles d'ho meuli a guementse en êe! Ra gommaneimp, ni ive var an donar, d'ho meuli dre eur gomportamant vad ba dign ac'hanoc'hui, ô Jesus! Evellen bezet great.

---

# GOUSPEROU.

*Gousperou a sinifi peden dioc'h an nos. Represanti a reont enterramant hor Salver. Pa hor bez collet un tad, eur vam vad, hor beus sonch eus a heur ho enterramant. Mar caroup Jesus e tleomp ive e ta henori amser he enterramant ha dont d'ar gousperou. An dezir eo eus hor Mam santel an Ilis da behini e fell lacat an dud fidel da santifia hed-a-hed an deistou Sul ha Gouel.*

*Evellen e commancer:*

Autrou Doue, deut d'am sicour. Autrou en em hastit da zont d'am assista.

Gloar d'an Tad, d'ar Mab, d'ar Speret-Santel, a vrema da viqen. Evel-se beset great.

PSALM 109.

*Gloar Jesus, Mab Doue, Bélec eternel, e zouffrançou; chetu eno petra a velas David en avanç.*

An Autrou Doue oll e'hallondec en deus lavaret da Jesus-Christ, va autrou, deis e asension glorius en ée. Asesit en tu-deou din, ha chomit er plaç-se, qen na laqin oc'h adversourien da cervichout da scabel d'ho

treid. Chetu eno, ô Jesus! petra e za da ober evidoc'h an Antron Doue: car an Doue-se eus an armeou a lacaio ho poissanç d'en em asten oc'h-pen var Sion bac ar vro eus ar Judee. Oc'h etablissa a raio Roue var an oll bohlou, hac e lavaro deoc'h gant ar voues-se nersus ha puissant oc'h pehini netra ne resist; renit, Jesus, va Mab, e creis oc'h enebourien. Evel-se ar bouvoar souveren pehini a bossedit a bep eternite, a apparisso sclear e deis ho triomph, pa viot guëlet oc'h-unan en eclat ho majeste e creis ar c'hloar a hebini e veso ornet ho Sænt. Nense e vellor e zoc'h ar Mab a Zoue hac eo deoc'h eu deus lavaret an Tad Eternel: Me am eus oc'h anjandret ens va c'halon aroc m'am boa cronet ar verelaouen ens ar mintin. Nense ive e c'hanavessor eo deoc'hu, ô Jesus! eu en deus touet an Autron-Done, hac e le ne chencho qet: c'hui a so ar Belec eternel erves urs Melchisedech. Erfin guelet a raor penaus an Autrou-Doue a so a gostes deoc'h, en ho tu-deon; car e deis e goler just en dens grizillonnet ar rouanez pere a eo em oppose oud an etablissamant eus ho ren var an oll bohlou. Exerci a raio er memes tra e jnjamant e creis an nationou, pere a gred resista ouzoc'h, carga a raio pep leac'h eus a zistruch oc'h enebourien, ha brisuna a raio var an donar pennon nn nombr bras a bersonachou pere a yoa savet en oc'h enep. An Tad

eternel a zaïo an oll vursudou-se e faveur e Vab. Aroac gouscoude ec'h evo en hent eus ar vues-ma dre behioi e falvezo ervad passeal, eus an dour c'huéro deus a vor an afflictionou, hac abalamour d'e humiliatioon, e c'huellaïo e ben so benor hac er c'ldoar. Gloar d'an Tad, d'ar Mab, d'ar Speret-Santel, da jamæs.

PSALM 110.

*David a veul an Autrou-Doue eus ar barsudou en deus great e faveur ar Yudevien, hac eus ar re a dlie da ober e faveur ar Gristenien.*

Autron-Doue, me ho meulo a greis va c'halon e societe ao dud just hac an assamble ho pobl santel. Me a lavaro a vones hual: euvrou an Autrou-Doue a so bras ha conform d'e oll volontezioù, proportionet d'an usach da behini int destinet gantan. Evel-se, gemant en deos great a bubli e veuleudiou hac a annonç e c'brandeur. Guelet a rear e chom hac e pad e justiç hed an oll gaotvejou. Ober a ra ar pez en deves promettet. Mæs lavaret a eller penaus an Autrou-Doue pehini a so truesus ha leun a drugares, en daus rentet eternel ar memor eus e varsudou, pa eo deus roet eo desart magadures d'ar re en douje, hu surtout pa eo deus roet d'ar gristenien ar sacramant eus an Auter. An effet se eus e buis-

sanç hac e vadeles a so un assuranç ens ar sonch en devezo da jamæs eus an allianç en deus great guech all gant ar Yudavien ha diveatoc'h gant ar Gristenien e personnach Jesus e Vab. Ya, an Antrou-Done a royo da anaout d'e bobl ar vertus eus e œuvron, e oll-c'halloud, o reï dezo heritach an nationou, pehini en deus promettet dezo, hac e pehini ne vanco qet d'ho lacat e possession. Car œuvrou e zaouarn a so tout guiriones ha justiç. E oll gourc'hemennou a chom hepret ar memes, evel ma er prouv an oll gantvejou, abalamour ma zint fontet var ar viriones hac al lealdet. En effat, digasset en deus, e personnach Moyses, d'ar Zudevien, hac e personnach Jesus d'ar Gristenien, eur Redemptor evel m'en devoa er promettet, ha goude en deus great ganto ear vignoniach hac un allianç eternel. Roet en deus da anaout eo santel ha terrupl e hano, hac e zeo doujanç Done commançamant ar furnes. Qement hini a en em gomport erves an doujanç-se ens ho C'hrouer, a so carguet gant Done eus a un ententamant mad ha profitabl d'ho ene. An Autron-Doue eta a verlt beza meulet da viqen. Gloar d'an Tad, d'ar Mad, d'ar Speret-Santel.

## PSALM III.

*Er psalm-ma David a barlanç eus a vonheur an hini pehini a zouch an Autrou-Doue, ha pehini a so fidel da observi e lésen.*

Eurus an den pehini a zoueh an Autrou-Doue, ha pehini en deus eur voloutes ardant da accomplissa e c'hourc'hemennou. E raç a veso puissant var an douar; car bugale vian an dud just a veso binniguet gant Doue. Ar c'hloar hac ar hinvidigues a so en e dy bac e chom bepret just. Car an Autrou-Doue, pehini a so trugaresus, douç ha just, ha so savet evel eur sclerigen e creis an devaligen, var ar ra ho deus eur galon euen, evit ho c'hundni en assuranç e ereis an dangerou eus ar vues-ma. Eurus ive an den pehini a so truesus ous ar paour hac a brest d'ar re a so en esom. Eurus an nep a regl e gomsou ha ne barlant qet a dreus hac a hed, abalamour neuse ne vralio jamæs en tu-fall. Ar sonch eus an den just a bado da jamæs, n'en déveso qet aon da vesa droug preseguet. E galon a so atao preparet da esperout en Autrou-Doue. E galon a so stag ferm en esperanç-se ha ne oufe bralla e tu-all ebet, mæs chom a rato bepret ferm qen na veso capabl da zisprijout e enebourien. Evel ma en deus roet gant larguentes eus e zauves d'ar beorrien, e justiç a chom en oll gantvejou, hac e buissanç a veso meulet hac henoret. Ar pec'her a velo an den just ha mad, hac a

veso dipitet. Scrigna a raio e zent; disec'ha a raio gant au dipit; mæs desir ar bec'herrien a berisso ha gloar an den just a bado da viqen. Gloar d'an Tad, d'ar Mab ha d'ar Speret-Santel. Evel-se bezet great.

PSALM 112.

*David a exhort servicherien Doue d'er meuli er guel eus e vajeste, e huissanç hac e vadéles.*

Meulit an Antrou-Doue, c'hui pere a so e servicherieu. Meulit hano an Autrou. Ra veso binniguet a vrema da viqen. Hano Doue a dle beza meulet a zalec sao-eol betec cus-eol. Car an Autron Doue a so bras meurbet, brasoc'h eguet oll c'hrandeurion an oll nationou assambles hac e c'hloar a sao buelloc'h eguet an evou. En effet, piou a so heuvel oc'h an Autron hon Doue, pehini a ra e zemeuranç el lec'hiou an huella, ba pehini gouscoude a brich sellet oc'h ar pez so izella en ee ha var an douar. Tenna a ra eus ar boultren an hini a so er viser, ha sevel ar paour divar an teil, evit er placi e renq ar brincet, ar brincet eus e bobl. Erfin reï a ra d'ar c'hreg diser ar joa d'en em velet en he zy mam da veur a grouadur. Gloar d'an Tad, d'ar Mab, d'ar Speret-Santel. Evelse bezet great.

### PSALM 116.

*David a exhort an oll nationou da veuli Doue eus e visericord hac eus e fidelite d'e bromessaou.*

Poblou, meulit tout assambles an Antrou Doue! meulit-en tout assamblea, ô nationou: car e drugares a so hepret bras en hor c'hever. Guir eo ha fidel en e oll bromessaon. Car hor soutenet hac hon difennet en deus a enep hon adversonrien, bevech ma en deveus promettet en obef. Gloar eta da Zoue an Tad, ar Mab hac ar Speret-Santel.

### MAGNIFICAT.

*Ar Verc'hes, o touguen Jesus-Christ, o vesa eat da velet he c'hiniterv Santes Elisabeth hac o vesa bet meulet gant honma, a respontas desi evellen, o rapporti da Zoue ar c'hloar eus ar bonheur he devoa da vesa he Vam.*

Va ene ha c'hlorifi an Autrou Doue, ha va speret a so ravisset gant ar joa, e Doue va Salver, abalamour m'en deus taolet e zaoulagad var izelder e servicheres, ne'h e choas da vesa Mam d'e Vab. Car chetu a-se hac a raïn va guervel eurus hivisiqen, abalamour ma an deus great traou bras ennon an Doue ull-c'halloudec, a behini an hano a so santel, hac a behini an drugares en em asten eus

an eil nad-tud d'egaile var guement ho deus e zoujanç. Ruet an deus da znaout au ners eus e vreac'h. Dissipet en deus ar re en em c'hursse gant an ourgouill en ho c'halon. Discaret en deus ar re huissant var ho mento; huelleat en deus ar re vien an ho santimant ho-unan, ar re humbl. Cerguet en deus a vedou, a c'hreçou, ar re a yoa leun a zesir ha cho devoa evel naun eus ar santeles; casset en deus quit goullo a faveurion, ar re en em grede pinvidic e madou spirituel. Qameret en deus dindan e brotection Israel, a servicher; impliget en deus e drugares, arves ar hromesea en devoa great d'hon tadou, d'a Abraham ha d'e vugale vian, pa reas allianç ganto evit jemæs.

Gloer d'en Ted, d'ar Meb, d'ar Speret-Santel, evel me oa er gommançamant ra veso c'hoes brema hac atao hac hed an eternite. Evel-se bezet great.

### *Da fin ar Gousperou.*

Va Doue, me bo trugareca eus ar bonheur am eus bet da renta deoc'h va deveriou a garantes, a esperanç, a feis, a religion en assamble ar gristenien. Pardon, va Doue, eus va oll distractionou volontær. Me e veso eveziantoc'h a c'houdeven. Guerc'hes Veri, va Mam vad he trugarceus, pledit va c'haos dirac hu Mab Jesus, brema hac ateo hag en heur eus va maru. Evel-se bezet great.

Araoc sortial eus an ilis, promettit da Zoue e tachot hed ar sizun a zeu da derri ho coassa babitud, ha da lavaret alies, hed ho labour var an deis: va Doue ho pet trues ousin. Va Doue, va Jesus, me ra an dra-ma, me a sonffr ar boau-ma en union ganeoc'h evit gloar ho Tad ha silvidignes va ene, e pinigen d'am pec'hejou. Evelse bezet great.

M'ar ho pes amser, lennit en ilis, dirac auter ar Verc'hes, un derves eus al levr-ma; pe m'ar oc'h ens esom da vont prest d'ar guear, tachit d'el len eno en tu-benac a gostes, elec'h mont da zireoli evel tud ar bed. Evel-se bezet great. Jesus, Mari, Joseph, ho pet trues ous ao oll dud! Gloar da Jesus, gloar da Vari!

*Orœson.*

Autrou Doue, accordit deomp, ni ho ped, ar c'hraç da jouissa bepret eus a yec'het an ene hac ar c'horf, ha da vesa, dre intercession glorius Santes Mari bepret guerc'hes, delivret dioc'h an distridigues eus ar vues presant, ha da bartagi ar joa eternel gant ar re eurus en ẽe. Evel-se bezet great.

## ANTIENOU D'AR VER'CHES SANTEL.

### *Alma Redemptoris*, etc.

O Mam' santel ha pur d'hou Redemptor,
O dor an ẽe a chom bepret digor,

O stereden eus a vor ar bed-ma!
Ni ho supli, hor chelaouit brema.
Deut da sicour nep a zeu da goueza,
Hae en deus c'hoant da sevel en e sa,
C'houi pehini hoe'h eus het anjandret
Dreist an natur nep en deus ho crouet.
Guerc'hes ato gent ha goude guenel,
Ni ofr deoc'h gant an Æl Gabriel
Ar salud bras, ma viot favorabl
En hon andret, pec'herien miserabl.
Æl an Autrou da Vari a annonçaa
E vize Mam d'an hini he c'hrouas,
Ha dre'r vertu eus ar Speret-Santel
E concevas Map an Tad eternel.

*Ave Regina*, etc.

Ni ho salud, Rouanez an êevou,
Ho pêt sourei eveus hon eneou;
Ni ho salud, itrun an oll Ælez,
Oc'h implori bepret ho madelez.
Ni ho salud, ô grizien a vuez!
Ni ho salud, dor a silvidiguez,
P'ena a hini ec'h anavomp certeu
Eo sortiet d'ar bed ar sclerijen.
Guerc'hes glorius, en em rejouissit,
Dre ho qenet an oll a dremenit;
O Guerc'hes caër! pedit ho Map Jesus
Da veza ato ouzomp trugarezus.
O Guerc'hes sacr! evit na d'oun qet dign,
Plijet gueneoc'h permeti m'ho meulin:

Roït vertuz din, evit, dre ho moyen,
Ma resistin ouz hoc'h adversourien.

*Regina Cœli, lætare, etc.*

ROUANEZ an ẽe, en em rejouissit,
Alleluia: meulomp Doue gant lit;
Nep m'az oc'h bet din d'he veza dougnet,
Herves he c'her a so ressuscitet.
O pebes joa d'ech-hu! Guerc'hes Vari,
Alleluia: ô pebes lit d'imp-ni!
O c'houi ervad eo ressucitet
En guirionez hon Autrou benniguet.
Santes Mari, grit ma ellimp ganta
Eus ar pec'het brema ressuscita,
Evit d'ar fin ma ellimp oll ivez
Qerzet pelloc'h en ur vues nevez.

*Salve, Regina, etc.*

NI ho salud, Rouanez an Ælez,
Mam a druez, leun a bep madelez,
Hon oll donçder, hor buez, hon esperanç,
Ni ho salud gant peb seurt reveranç.
Guerc'hes Vari, dec'h-hu eo em adressomp,
Hae ouzoc'h-hu a galon e criomp,
Ni pere so baonisset er bed-ma,
Evel ma zomp bugale da Eva.
C'houi eo ar fio eus hon huanadou,
Dec'h-hu e ten hor gouelvan, hon daelou;
C'houi eo a ra hon laouenidiguez
En draouien-ma leun a dristidiguez.

Hac-se pa zoc'h hon alvocades guer,
Ha favorabl meurbet en hor c'hêver,
Plijet gueneoc'h distrei ho taoulagad
Ouzomp-ni oll, o procuri hor mad.
Pa vezimp eat eus ar vuez present,
Goude ar fin eus hor bannissamant,
Grit ma velimp ar froez hoc'h eus douguet
En ho cof sacr, hor Salver binniguet.
Guerc'hes Vari, meurbet trugarezus,
O Guerc'hes douç, hepret caranteaus!
Ni ho supli, clevit onz hor peden,
Ha na zent get d'hon diesel biquen.
Evidomp-ni, Mam santel da Zoue,
Ni ho supli, pedit e vajeste,
Ma vezimp digen da receo ar graçou
Prometet deomp gant Jesus hon Autrou.

---

# CONFESSION.

### PEDEN.

Speret-santel, sclerraït va speret evit ma vélin e pe fêçon emeus torret gourc'hemennou Doue ha re an ilis.

### INSTRUCTIONOU.

Enefidel, grit mad oc'h examin a goustiane. Guelit da guenta ha c'hui oc'h eus great ho pinigen divesa d'aa poent, el leac'h hac er fêçon ma oa recommandet deoc'h gant ho Tad

Confessour. Ha n'o poa c'hu ancounac'hêt netra er gonfession divêsa? Ha n'o poa chu nac'het netra? Petra eo a biq ho coustianç var gnement-se?

Commaocit dreamsao ho pec'hejon nac'het. Livirit goustad gourc'hemennou Doue. En em arretit un nebeut var bep-unan. Doue a barlant oozomp, er gourc'hemennou-se evel un tad oc'h e grouadur, evel eur mæstr oc'h e servicher. Uo Doue ebqen a adori... *C'hui va mab, va merc'h*: ha roet oc'h eus-hu ho calon da Zoue dioc'h-tu evel ma tlunac'h en nos pe dioc'h ar mintin? Pet guech oc'h maoqet d'an dever-se?

Lennit, pe laqit lenn deoc'h, araue ma tenot da goves, eul levr bian, hanvet *Mellezour ar galon.* * Ne qet necesser lenn tout al levr-se: pep hini a dle lenn ennan ar pez a sell oc'h an deveriou ens e stad, e spicial, dre exempl, ar re n'int qet demeset, n'int qet tad na mam, n'o deus qet a esom da lenn ar pez a sell oc'h ar seurt tud-se.

Oc'h examin êcbuet, araue mont da goves, livirit eur *bater* benac, a greis ho calon, evit goulen oc'h Doue, en hano Jesus, ar gontrition dreist-natural, souvereo, universel eus ho pec'hejou.

* *Al levr-ma hac a pep seurt levriou-all a zevotion, a gaver e ty* Guilmer, *Imprimer ha Librer, e Montroules.*

Na zit jamæs da ganseal e qever ar gonfession. En em gonsiderit eno evel enr c'hriminel pehini a esper caout e hardoo digant ar guella eus an oll dadou, digant Jesus, pehini en deus offanset.

Pa viot er gonfession, credit ferm eo da Jesus e-unan e covessait, da Jesus pehini a anaves tout, pehini a hardon tout d'ar c'halonnn humiliet ha contristet, mæs jamæs d'ar c'halonon doubl ha ganuiat.

Pa interrojn ac'hannc'h ho Confessour, songit en un tad hac eur medicin pehini a fell desan ho sicnur da anaout ha da ziselei ar gonlion great ennoc'h dre ar pec'het. O pet an desir ar brassa da rei da anaoot desan tout ho coustianç, ha qemerit a galon vad an avisou hac ar binigen a roio deoc'h. Na visit jamæs droug-contant eus ar fêçon ma ho træto. Besit contant ha resinet, ma na ro qet c'hoas deoc'h an absolven, ha grit ar pez a lavaro deoc'h evit he c'haout divêsatoc'h.

---

# COMMUNION.

## INSTRUCTION.

Mar o peus permission da gommunia, songit mad oc'h eus da brepari eur plaç dereat non pas da un den simpl, mæs da un Done

ha da un den en eur personaich divin, da Jesus, roue an ee hac an douar. En em broposit eur c'hraç particulier da c'houlen, evel ma zeo an humilite, mar d'oc'h sujet d'an ourgouill, ar burete, an obeissaoç, etc.

## ACT A CONTRITION.

Autrou va Doue, credi a ran oc'h eus va phardonet dre sacramant ar binigen, pehini a meus recevet guella ma c'hellen. Gousconde, va Doue, ho supplian da vesa bepret favorabl ha mad en andret eur pec'her, eur hec'heres aveldom me. Cuens a meus atao d'ho pesa offanset: desir a meus d'en em gorrija. Effacit, me ho ped, ô va Doue! betec an divês roetad eus va phec'hejou.

## ACT A FEIS.

Autrou Jesus-Christ, va Salver, pehini oc'h eus lavaret en oc'h aviel: *Va goad a so eur guir breuvaich, va c'horf a so eur guir vaguadures*, me a gred e zan da receo er sacramant, ar guir vab a Zoue, deuet er hed-ma evit va saveti. Cresqit va feis.

## ACT A ESPERANÇ.

Ennoc'h ebqen e lacan va fizianç, ô Jesus! lenn a zougder, car c'hui eo va silvidigues ha va ners, va recour ha va oll assuranç, ar soureen eus a bep mad. O pet trues ousin, va

saveteit, ô c'hui pehini na abandonit jamæs ar re a esper ennoc'h!

## ACT A GARANTES.

O peguer bras ne voa qet an ardeur a garantes dre behini ne voa anflammet ho calon, ô Jesus! pa oc'h eus, aranc quittat ar bed-ma, preparet d'ho mignonet eur banqet e pehini e caver pep guir blijadur hac e tauvear pep seurt doucderiou! Abalamour da un hevalep madèles, abalamour deoc'h, me ho car, Jesus, va Doue, hac evit na haouesin jamæs d'ho caret, allumit oc'h-unan ennon, maguit ha cresqit flammou ho carantes, ô Jesus! honed ha magadures ar garantes.

## ACT A ZESIR.

Un den devoret gant ar sec'het ne zesir netra muioc'h eguet dour yac'hus ar feunteun. Va c'halon, ô va Jesus! ho tesir c'hoas infinimant muioc'h. Autrou Jesus-Christ, en em roit d'am ene, hac e veso contant; mæs pell diouzoc'hu, o'eus guir gonsolation ebet.

## ACT A HUMILITE.

O Doue infinimant galloudus hac incomprenabl! dirac pehini e tlean creoa, piou oc'h-u, ha piou ouo-me, evit ma teurvesac'h dont betec ennon, heza magadures va ene hac ober ho temauraoç em c'hreis?

Autron, va Doue, n'on qet dign e c'hantre-fac'h em c'halon, mæs livirit eur guer ebqen, ha va ene a veso salo.

*( Tostait gant modesti oc'h taul ar gommunion, m'ar deus lavaret deoc'h gant ho Confesour mont da gommunia, ha mar oc'h eus nac'het un dra benac, iit da goves da genta.)*

## ACTOU GOUDE AR COMMUNION.

Va ene, cavet oc'h ena an hini a garac'h dreist pep tra. Na el læsit qet d'ho quitât. Nan, ô va Jesus! biqen mui pec'het ne aouillo va ene, pehini a so deoc'h evit mad.

Me oc'h ador, va Jesus, car c'hui eo va Autrou ha va Doue.

Me a offr deoc'h va daoulagad, va diouscouarn, va zeaud, va speret, va memor, va bolontes. Recevit, ô va Jesus! an offrans a rau deoc'h eus a guement ameus.

Me ho trugareca eus va oll galon da vesa va souffret oc'h o taul santel.

Me a meus fizianç ne veso qet e væn e viot deuet da visita va ene.

Va Doue, hinnignit ac'hanon; accordit din ar graçou eus a bere em eus muia esom.

O va Jesus! me a unis va c'halon deoc'h, evit renta parfætamant va oll deveriou a adoration, a anoudêgues vad, a c'houlen d'an Doue e tri Pherson, pehini en deus va c'hrouet, va phrenet, va santifiet.

*Pater noster.*

## PEDEN eur pec'her eo'hars treid an Itron Varia a Vir-Sicour, pe *vemorare* an Tad eürus *Bernard* a Baris.

O Guerc'hes Vari! ô mam leun a deneridigues hac a drues! o pet memor n'en deus den clevet biscoas o pe læset hac abandonet an hini en deves recours d'ho protection, a c'houlen ho sicour hac ho pedennou dirac Jesus. Poulset dre un hevelep fiziang en ho madéles, chetu me ama dirac oc'h imach, ô Guerc'hes, refuch ar bec'herien! Chetu ama dirazoc'h ar miserapla, an ingratta eus ho pugale. O mam Jesus! diredet emeus d'ho caout, d'ho caout on denet. Glac'har amens, hirvoudi a ran em miser. Na zisprijit qet va pheden; obtenit din graç ha pardon, ô Mari!

Evel-se beset great.

### PEDEN *eur pec'her daoulinet dirac imach an Itron Vari, a Vir-Sicour.*

SANTES Mari, Guerc'hes neat a bep pec'het ha mam henorabl da Jesus-Christ, Doue ha den, Ronanes an Æles, Itroo a Vir-Sicour, chetu ama, ec'hars ho treid aser, ar c'houpapla eus ar grouadurien, pehini a gred sevel he zaoulagad betec ennoc'h evit en em erbodi ec'h o madéles.

C'hui a so refuch ar pec'herien ha soutem ar re just; n'am rebotit qet, ô Guerc'hes ar vadelezussa! An daelou em daoulagad, an hüanadou em c'halon, leun oll a c'hlac'har, evel ma tlean er besa, souffrit ac'hanon da exposi deuc'h va esomou.

Goûzout a ran, ô Guerc'hes meurbed eürüs! e zon indign a bep faveur goude qen alies á affeil er pec'het, ha ne allan, nemet dre ho sicour, esperout e ve chelaouet va phedlen.

Guelet a rit ar stad trist e pehini on en em laqeat. An traou hac an dud fall, pere a blich d'am c'halon, a chalm hac e zeceo ac'hanon; an occasionou am zreiu e vaniteou hac e plijaduresou ar bed; an tan eus va phassionou am dêv evel un derzien ardant. Me a so, evit ar vad hac ar vertus, evel ma zeo al ludu maru evit ar c'huad, hac en em santout a ran qen aceablet dre bouës va phec'hejou, ma ne uuisin mancout da gouësa e goêlet an abim, nemet c'hui, ô Maril a briche va assista ha va sicour.

Amsao a ran, hac er goûzunt a rit, ô Mam Duue! e zeus momenchou e pere e velan haa e tëtestan grevusdet va c'hrimou; en em bròposi a ran memes d'en em amanti; tachout a ran d'en em sevel goude va lamuo er pec'het; mes allas! èn eur feçon qer sempl ha qen languirus, ma couësan qerqent em c'hentu disursiou.

Mam Doue, Itron a Vir-Sicour, ha revus a reot din ho sicour er stad deplorabl e pebinihemaon! Chui'a so va alvocades, ha, goude Doue, va esperanç assur. Impligit ho pedennou e qever ho Mab adorabl; grit, ô Mari! grit na duio mui d'am zrec'hi an ourgouil hac ar garantes propr, ar brontitud hac ar goler va speret variant ha scanv; grit na duio qet da berissa evit biqen an ene-ma miserabl.

Saisisset a spont, ne vel va ene nemet ar maro eternel. O va fatrones gerl u pet trues ousin ha va siconrit buan, arauc ma tuio va fallagries da zisec'ha sourcen madelesou Doue, ha d'am renta evit jamæs indign eus e c'hraçou hac a bardon d'am pec'hejou.

Atao e zeo bet lavaret ac'hanoc'h, ô Mam Doue! n'oc'h eus jamæs dilæset hini eus ar re pere, en ho afflictionou hac ho phoaniou, o deus bet recours deoc'h gant eur galon gontristet hac humiliet, hac o deus goulennet oc'h intercession trugaresus hac oll-c'halloudus.

O peset eta evit agreabl ar bedenaran-deoc'h, ô Itron Varia! pehini a zistribu graçou an Autrou-Doue. Me ho ped na veso qet va indignite eur ræson evit distrei divar va enc an dour-red eus ho madeleson : roit din da santout an effet eus ho sicour hac eus ho madéles em accablamant, hac evit neuse, ma n'haccordit din ho craç, me a zisprijo qement a so tantus ar bed, n'em beso a garantes me-

met evit ar binigen hac ar vertus, ne zesiria mui er bed-ma nemet carantes Doue em ene.

Ho madoberou, ô Guerc'hes vad! a occupo qement va ene, ma consacrin va oll songesonou, va oll gomsou, va oll œuvrou da servicha hon Autrou Jesus Christ, ho Mab, ha d'oc'h henori c'hui, ô va guella mam! hed va bues hac hed an eternite.

Gloar, henor, benediction ha meuleudi dreisoc'h, d'ho Mab Jesus, ha dre Jesus, d'an Dreindet adorabl, a vrema da viqenl...

---

## LITANIOU AR VERC'HES.

Autrou Doue, oll galloudus,
Hac hep mesur trugarezus,
C'houi a vel pegnen infirm omp,
Ho pêt compassion ouzomp.
Jesus-Christ, Redemptor ar bed,
Distroit ouzomp, ni ho ped,
Chelaouit ouz hor pedennou,
Hac exaucit hor goulennou.
Ni ho ped, c'houi Tad eternel,
C'houi Map, ha c'houi, Speret-Santel,
Tri fersou en un Doue epquen,
Galvet an Dreindet souveren,
Da sellet ouzomp a druez,
Pa regretomp hor goal vuez;
Enoc'h epquen ec'h esperomp,
Rac se bo pet truez ouzomp.

Santes Mari, mam da Zoue,
C'houi eo a bedomp-ni goude,
Guerc'hes santel ar guerc'heset,
Pa zomp deoc'h en em adresset,
Pa zoc'h da Jesus ar vam dign,
Hac ar vam eus ar c'hraç divin,
Pedit evidomp deiz ha noz,
Evit ma zaimp d'ar barados.
Mam bur ha neat a bep pec'het,
Mam chast ha mam divlam cbomet,
Ur vam dign da veza caret
Ha da veza cals admiret,
C'houi a so guir vam d'hor C'hrouer,
C'houi a so guir vam d'hor Salver, pedit, etc.
Guerc'hes prudant ha venerabl,
Guerc'hes a so meurbet meulabl,
Guerc'hes a so qer galloudus,
Qen douç ha qen trugarezus,
Guerc'hes a so fidel bepret,
Mellezour a justiç parfet, pedit, etc.
C'houi eo demeurançar furnez,
C'houi so qiriec d'hon levenez,
Hac ur vessel spirituel,
Dign a un enor eternel,
Ur vessel a zevotion,
Dign a gonsideration, pedit, etc.
C'houi a so un tensor precius,
Hac ur rosen mysterius,
Tour David, tour a olifant,
Palæs aour-fin hac excellant,

Arc'h a aliane binnigaet,
Dor an ê so digor bepret, pedit, etc.
Guerelaouen so seler meurbet,
D'ar re infirm gnir remed,
C'houi eo ar gonsolation
D'ar re so en affliction:
C'houi eo refuch ar bec'herien,
C'houi e sicour ar gristenien, pedit, etc.
Rouanez oc'h d'an oll æleз,
Ha d'ar batriarchet ivez,
D'ar brophetet, an ebestel,
Ha d'an oll verzerien santel,
D'ar gonfessoret, guerc'heset,
Ha d'an oll sænt ha sænteset, pedit, etc.
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejou ar bed,
Dre ho madelez infinit,
Autrou Jesus, hon pardonit.
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejou ar bed,
Dre ho madelez infinit,
Autrou Jesus, hon exaucit.
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejou ar bed,
Enoc'h, Autrou, ec'h esperomp,
Rac-se ho pê truez ouzomp.
Grit ma zaïmp gueneoc'h da repos
Er c'hloar evens ho parados.
O Jesus-Christ, hor chelaouit!
O Jesus-Christ, hon exaucit. Amen.

# IMITATION
# AR VERC'HES VARI,

VAR MODEL

IMITATION JESUS-CHRIST.

## LEVR QENTA.

*El levr-ma e considerer ar vuez hac ar vertuziou eus ar Verc'hes santel, abaoue ma zeo bet concevet eb pec'het betec guinvelez he mab Jesus e Bethleem.*

### CHABIST QENTA.

IMITATION VERTUZIOU AR VERC'HES.

EURUS (a) *ar re n'en em bellaont qet dioc'h an hentchou am beus merqet dezo! Eurus an hini pehini a selaou ar pez a lavaran dezan* ebars en exemplou a vertuz pere ameus roet dezan.

An Ilis, a lacât ar c'homzou-ma e guinou ar Verc'hes Vari, a exhort ac'hanomp da studia ar gomportamant en deus dalc'het var an

(a) Prov. 8. ℣. 32. 34.



douar ar rouanes-se eus ar Sent, ha da ober evelthi ar pez a admiromp anni.

Eurus, en effet, an nep a ra evel Mari, pa zeo guir oc'h ober evel Mari e ra evel Jesus, roue ha qenta model an oll vertuziou.

Bues ar Verc'hes a so eur gueutel universel. Enni e tesqer e pe feçon e tleer en em.gomporti er bonheur hac er malheur, er beden hac el labour, en henoriou hac en humiliationou.

Ne erruimp james betec ar berfection a roe d'he oll actionou, mæs he seivicher parfeta eo an hini a dosta ar muia ouz he santelez.

O c'hui, pere a ra profession da servicha Mari, a fallout a ra deoc'hui en em gonformi d'ar squer excellant-se? Ho pet, qement a ma c'hallot, evel ar Verc'hes, eur feis vif ha bras, un obeissanç prompt, un humilite ar vrassa, eur fidelite evesiant, intantionou pur da blijout e pep tra da Zoue, eur garantez loyal ha generus evit he Croeer.

Pion, etoues servicherien Mari, he servichereset, e c'houlen sicour ar c'hraç a Zoue, ne allo qet en em broposi he exempl-da heulia, heulia en effet, muya ma veso possubl, he exempl er pratiq eus ar vertuziou differant-se?

Ma ne dachit da imita ar Verc'hes, ho carantez evithi a so foibl meurbet ha nul en effet, ha ne dleit qet neuse gortos e rofe deoc'h mercon bras eus he frotection. Bemdez, evit guir, e livirit pedennou en hanor d'ar Verc'hes.

Marlesa memes e touguit en ho qerc'hen, pe a vel d'an oll, disaneznu pe chapeledou evit disques oc'h eu em gonsacret d'he servich. Bez e c'hallit besa en unan bennac eus be breuriesou. An traou-se a elfe bo lacaat da obten dreisi aur c'hracie bennac digant Done.

Mæs gant an traou-se tout, ma ne boulait ho tevotion betec imita be vertusiou, bo tevotion n'ho savetayo qet.

Erruout a rayo ganeoc'h evel gant ar Philistinet, pere a bossedas un neubeut amser an arc'h alliang ens an Autrou, Done an Israelitet. E phinvidicaat, e orni a rejont memes dre ho offrançou. A gouscoude an arc'h alliang ne oue qet evitbo eur sourcen a venedictionou. Perac? Abalamour, oc'h anaout dreist ar guir Doue, n'an adorjont qet ha ne abandonjont qet ho idoloù.

O Mari! ò rouanes ar vertuzion! a ne qet just, ma ho carfer, ober evidoc'h ar pes a rer evit ar vignonet pere a eller da gaout er bedma? Pa garer un den, e qemerer sourci da studia e garacter, e habitujou, da guemeret e inclinationou, ha mar dint mad erves Doue, qement-se so just ha meulabl.

Eus an bevelidigues-se a veler o aevel hac o cresqi ar guir union ens ar c'halonou. An hevelidigues a form ar vignoniach.

O Guerc'hes! ho calon qen humbl, qer pnr ha-qer soumettet d'an ursou a Zoue; qen ardant

evit interest ha gloar Doue, hac en a guemero carantez evit calonou diregl, orgouillus, eb resination da volontez Doue, hac eb desir da biocuri e c'hloar?

Mar carit ac'hanon, a ellit da lavaret gant muioc'h a ræson eguet St. Paul : *Baleit (a) var va roudou evel m'a meus baleet var roudou Jesus.* Mar doc'h va bugale, qemerit speret, intantionou, desirou bac œuvrou bo mam evit squer ha model.

Speret bugale Mari a dle beza evel hini ho mam, eur speret a garantez evit ar re-all abalamour da Zoue; eur speret a beoc'h, a bastiantet; eur speret a binigen, eur speret a zoujanç hac a garantez Doue.

Guerc'hes santel, ô mam an oll dud! Me guemer dirac boe'h imach, e presanç ho mab, va Salver, ar resolution da imita ac'hanoc'h. Va devotion evidoc'h bivisiqen a gonsisto dreist pep tra o c'heulia gant ho sicour an exemplou caër oc'h eus roet din.

Persuadet on penaus eo bonües ar feçon ar parfæta d'oc'h enori, eo hennes ar brassa merq a garantez a elfen rei deoc'h. O Mari, va mam! benniguit ar resolutinn-ma eus ho servicher humbl ha touet.

(a) Cor. 4. 16.

## CHABIST II.

ISTIM A ULEER UA OBER EUS AR C'HRAÇ A ZOUE.

MARI a so bet exant eus ar pec'het originel abaoue an instant qenta eus he bues, da lavaret eo, ar Verc'hes ne qet bet er pec'het originel evel ar rest eus an dud, mæs concevet eo e graç hac be mignonach an Autrou-Doue.

Ni oll a so, oc'h ántreal er bed, sujet da goler just hon Doue offancet e personach Adam hac Eva. Mari ebqen, diavancet dre garantes he Doue, a so deuet er bed, evel ar pen-œuvr eus e c'hraç.

Doue ne falvesas qet dezan e vige souillet e nep feçon an templ e pehini e tlie ober e zemeuranç; ar c'horf e pehini hac eus a behini e tlie he vab Jesus en em incarni. Henor ar mab a c'houlenne ne vige qet ar vam, memes ur moment, e esclavach hac e pouvoar an diaoul.

Nan, ô Guerc'hes! James tach na souilladures ne deus bet en ho personach, ar santella e touea ar re so bet crouet, ar santella goude humanite Jesus ho mab. Tout uc'h bet ato caer ha brillantoc'h eguet an heani, ar stered eus ar firmamant, purroc'h eguet an Æles.

Va Doue, ra viot banniguet a vrema da jamæs da veza preservet Mari dioc'h ar pec'het

originel. Mea unan va oll speret d'ar Verc'hes ha d'an Æles evit bo trugarecaat ens ar faveurac extraordinal.

Mæs pebes istim na reas qet Mari ens a enr c'hraçqer burzudus? Ar faveur-se eus be Done a oue evithi ar pes ma oue ar furnes, e santimant ar roue Salomon, ar sourcen eus an oll vadou.

Done *en doa (a) he fossedet a-ealec e c'hommançamant.* Chetu eno ar c'hraç estimet gant Mari mui eguet an oll gurunennou ha rouantelezion eus ar bed-ma.

Recevet e deus digant Doue, en ba bnes, meur a faveur dreist ordioal; mæs ar breiiussa tont dirac daoulagad Mari, oa beza bet concevet ha ganet exant a bec'het, ornet a c'hraç. Perac? Abalamour ar faveur-ma e rante agreploc'h da Zoue l

He oll bues a oue un desteni continnel eus he anaoudegues vad en andret Doue, abalamour d'ar brivilach-se dre behini eo bet concevet eb pec'het, privilach pehini ne de bet accordet gant Doue da grouadur-all ebet.

Ene christen, e'bui oc'h eus receveτ en bo padiziant ar c'hraç saoetifiant e dos recevet Mari er c'henta instant eus he c'honception.

Dre ar c'hraç-se ho poue arguir da c'hervel Doue, ho tad, ha Jesus. ho preur; etablisset e ouac'h *heritoures (b) Doue assambles gant*

(a) Pr. 8. 22. (b) Rom. 8. 17.

*Jesus ha dre Jesus.* Rouanteles an en a oua destinet evidoc'h.

O ene fidel! compren a rit-hu mad an ollexcellançeus a c'hrac'h ho padiziant? Mæs a compren a rit-hu ive tout an daveriou a c'houlen diganeoc'h?

Allas! e mez ar gristenien el lavaran, peguen nebeut anezo a ra reflexion var faveuriou ho badiziant! Peguen nebeut aneso en em gonserv santel ha dibec'h evit souten an henor en deus great Doue dezo en ho badiziant!

Peguen nebeut en em laca e poan da gonservi didach ar saë ven a behini e ouent guisqet en deiz caër, e pehini o devoue ar pardon eus ar pec'het originel, e pehini ho ene a oue ornet qer manifiq, ma teuas da veza demeuranç un Doue ha dign eus a oll c'hloar ar barados.

Ar gabel ven-se laqeat deoc'h var ho pen, ô ene christeu! ho poa bet urs da gonservi bepret en he oll guenet. Hac er grêt oc'h eus-hu evel e doa great ar Verc'hes Vari?

A conservet oc'h eus-hu ar vertuziou, ar santelez, ar burete, an devotion a vugale Doue, a bere e zoa ar portret hac an imach? Allas! ho comportamant a brouv ar c'hontrol.

Glorius e vezer da gonservi ar pez a so estimet precius charser bed, evel ma zeo an noblanç, al leve, an henorion. An traou-se gouscoude neo dint nemet evel pri ha fanq e comparæson d'ar galite a vab, a verc'h Doue.

O dallentez! an den gouscoode a zisprich grac e vadiziant hac ar madou eternel da bere e roe dezan guir.

An den-se a so sortiet a c'hoad huel, a guerent distinguet dre ho lignes, a bris ebet ne garfe heza a santimancbou pe a gnndu control d'e dud. Arc'hristen a so ganet a Zoue en e vadiziant, ha gouscoude en em zishenor eb scrupul dre eur vnez qasi heuvel oc'h hini an anevalet, dre eur vues direglet ha criminel.

An den ne gar depanti dioc'h nicun; en em bompadi a ra, o lavaret ne fell qet dezan beza commandet. Eur veich m'en deves ene m zelivret dioc'h domination e vistri ancien, en em istim eürus var e veno, ha gouscoude, tra incomprenahl! Bemdez a volontez vad e coues e rouejou an drouc-speret, er chadennou mezus eus an diaoul, a bere e zoa bet tennet dre c'hraç e vadiziant. Perac? Abalamour ne istim qet aoualac'h, evel ma rea ar Verc'hes, al liberte santel a vugale Doue.

Redec a rêr gant ær var zu ar madou hac an heritachou temporel, hac e negliger, e tispriger an heritach eternel eus a vadou an ên.

Ene ingrat, piou hennac e veac'h, na rit qet ar sconarn vouzar oc'h ar vouez eua bo mam ar Verc'hes pehini a bers be mab, ho salver, ho mæstr, a gri var zu ennoc'h : Va mah, va merc'h, roit din ho calon, evit m'en offrin adarre d'am mab ha ma reparot grac ho padiziant pehini oc'h eus collet.

Pa n'och eus qet imitet an exempl ens an isfim ar vrassa pehini am boa great eus ar c'hracqenta am boa recevet digant va Doue em c'honception, admirit madelez va mab; offr a ra deoc'h eur voyen da autreal e graç gantan.

Ar sacramant a hinigen a so evidoc'h un eil planqen var bebini, goude beza en em anfoncet er mor eus ar pec'het, e hallit en em sevel eus ar stad vil ha dishenorable pehinie maoc'h, d'ar stad caer ha nobl, d'ar stad divin a vugnel da Zoue, titr henorabl hac excellant pehini ho poa recevet en ho padiziant ha pehini oc'h eus dispriget evit en em izellaat betec dont da veza a nevez crouadur an diaoul.

Graç ho padiziant a ioa gouscoude ar pris a c'hoad un Doue. Graç ho padiziant a so henvel oc'h ar c'haera men precius, evit caout pehini eur marc'hadour a versfe e oll varc'hadoures. A c'hui oc'h eus-hi guerset evit ar plijadurezou eus ar pec'het. Pebes dismegans eta oc'h eus gret a vadoberou Doue! A n'oc'h eushu qet gret evel a rafe un den pehini a daulfe eur berlezen ar gaera er fanq ar villa? O pepes malheur? Pebes dalleotez, pebes disprijanç a c'hrac Doue!

O Guerc'hes! refuch ar bec'henrien, amsao a ran oun bet dall hac ingrat meurbet en andret va Doue. Mæs distrei a ran eus a vonelet an abim doun e pehini oun sebeliet dre va a'hrimou; e credao c'hoas sevel va moues gant

fizianç var-zu ennoc'h, ô va mam! mam a drugarez! A nevez flamm e renonçan da Satan, d'e bompou ha d'e œuvrou. O graç eus va Doue, tensor ar preciussa dispriget ganen! Ra zeuio va hrec'h da zizec'ha, va c'horf da vervel, mar teuan mui d'oc'h ancounac'hât. En em roït diu adarre dre vertuz ar gontrition: me ho cuso em c'halon, ha leun a joa da bossedi an dra hreciussa possubl evit an den er bed-ma, me a yelo gant courach var-zu va gur vro an en, evel eur veachour pehini pourveet eus an traou necesser, bepret gouscoude var evez en aou n'ho c'holfe, n'en em arret qet evit chelaou ar vouez tromplus eus ar re a falfe deur e arreti var digareou interesset ha dangerus.

O Guerc'hes! en toui a ran e presanç oc'h imach, ha gant ar hrassa fizianç, en ho madelez hac en ho calloud; biviziqen me a guemero evit model eus an istim a dlean da ober eus a c'hraç va badiziant, an istim oc'h eus grêt bed ho pues, eus a c'hraç ho conception dibec'h.

O Mari! ô Mari! ô va mam dener! Accordit ho penediction d'an indigna eus ho pugale: benniguit va resolution da goves gant glac'har va oll bec'hejou.

## CHABIST III.

### Eus ar sourci a dleomp da gabut da conseavi graç Doue.

Ar Verc'hes, concevet, e graç Doue, eb tach ebet eus ar pec'het, eb inclination ebet d'ar pec'het, ne doa qet a sujet da gaout aon eveldomp-ni da gueza er pec'het.

Gouscoude, oc'h examina he feçon da veva ha d'en em gomporti, e vige lavaret e divige mui da gaout aon eguet domp-ni.

Beilla a rê hepret var he c'halon, evel p'o divige gallet ar grouadurien obten he affection hac he c'harantez.

Beilla a rê var he zeaud, var he oll gomzou, evel p'e divige da zisfiziout eus he musellou.

Concevet gant an oll briviiachou eus an innoçanç hac ar santelez, e falvezas dezi beva bepret er binigen.

Evidomp-ni, peguement bennac e ve an diaoul evel eul lion o yudal, o rodal en dro deomp evit hon devori; peguement bennac e vemp sempl, n'or beus aon ebet, na guemeromp sourci ebet d'en em zional oc'h e bechou, oc'h an dangerou a pere e maomp da goll graç Doue.

Amsao a reomp e zomp ar semplladurez memes, ha gouscoude en em exposomp gaot bar-

dissegnez d'an occasionou a bec'het e pere ar re devota o deus alies eavet maro ho ene.

Ar sempladures, pa en em fiz re varnisi he-unan, a ne verit-hi qet beza abandonet ha coll pep souten?

Guelet oc'h cus-hu alies bugale n c'hoari var an hent gant contellou en ho daouarn, eb santout an danger da belini en em exposont?

O christenien! cetu, eno petra rit. Eb caout aon rac maro oc'h ene, e redit d'an hostalerion, d'an nosvechou, d'an dansou; e chomit eb necessite en tyes-se e pere e cavit un occasion certen a bec'het; en em exposit en antretienou familier ha libertin, ha n'oc'h eus aon ebet rac ho fragilite, n'oc'h eus aon ebet da goll *an tensor (a) precius eus ar c'hraç, pehini a zouguit en eur væssel qer façil da derri.*

Nac a adversourien a glasq tenna diganeomp an tensor-se! Beza nn deus ennomp, beza on deus er meas ac'hanomp, beza on deus en dro deomp.

Ennomp, hor passionou pere ne dint qasi jamæs trec'het mad; er meas ac'hanomp, ar sperejou a denvaligen; en dro deomp, eur bed corrompet.

Henvel oc'h eur c'hoolaouen mougnet fall, hor passionou a ell ato en em allumi a nevez ha c'hueza en hon ene, evel un tan goall, d'e devi.

A pa vemp bet, evel St. Paul, savet *betec an huella evou*, bac e vemp savet d'an huella

*(a)* Cor. 8.

perfection a zantelez, e tleomp atao crena de veza collet ha precipitet en abimou a zisesper, a horrol eternel. Eur sonch a ourgouil a so bet a oualac'h en æl Lucifer evit caout ar malheur-se.

E vean en em fizier var ar fermder eus e greden, var ar ferveur eus e resolutionou e servich an Autron-Doue; ne deo red nemet un occasion malheurus evit hor c'holl.

David a yoa eur roue erves calon Done. Eur sell a guriosite var eur vaoues er c'hollas. Ne ouie den e pelec'h e oa ners Samson, ha qeit a ma talc'has an dra-se cuzet, ar Philistinet ne voant qet evintan. Importunet gant Dalila da ziscleria dezi petra a rente anezan qer crén, e lavaras dezi ma vige trouc'het e vleo var bere biscoas ne doa bet cisail ebet, e teuje da veza qer faibl hac an dud-all.

Dalila en trahissas, hac e vleo, o veza trouc'het, n'en doa mui o ners extraordinal. Ar Philistinet a deuas hac a grenvas e zaoulagad.

An den an avanceta en hent ar berfection hac ar santeles, ma teufe evel Samson da blega d'an importunite eus an drouc speret, ma n'en em zisfizfe qet eus e ners e c'hunan evit laeât bepret e oll fiziane e Doue, eus ar brassa sant a deufe da ober ar brassa pec'her.

En hent eus an devotion, un devez passeet mad ha dibec'h ne respont qet eus ou eil devez, hac e faut beza fidel, en em greavât mui-oc'h-

mui e carantez Doue hac en e servich, dre eur grescanç continuel a effort evit cassa at ar pec'het ha caret ar mad hac en oher, goude heza bet ar mignon ar brassa d'an Autrou-Doue, e c'haller c'hoas dont da veza un den daonet.

An hini a gont var e resolutionou passet, eb beza bepret var evez da offassi Doue, a vanco soaden dezo.

Ar vuez-ma a so evel eur mor dangerus ha leun a c'herrec. An nep en em expos eb precaution var ar mor-se, a herisso eb dale. Calet eo ha difficil, evit guir, passeal ar vuez-oll a-tao o veilla varnomp hon unan, evel ma veiller gant un den clan pe evel eur soudard e gard.

Calet eo ha difficil ober eur brezel assidu d'hon inclinationou direglet; maes eb combat n'en deus den biscoas en em santifiet.

Mar deo rust ar bresel ha poanius epad un nebeut amser, sonjomp, evit en em gourachi, er gurunen eternel preparet gant Jesus d'e vignonet fidel, hac er poanion eb fin preparet evit ar re ho devezo collet ar c'hraç eb ha beza aquisiteet a nevez.

Guerc'hes santel, pehini oc'h ens qemeret qement a souci hed ho puez da gonservi graç an Autrou-Doue en ho calon dre ar beden, ar binigen, ar veditation eus ar guirionezion eternel, desqit din ar moyenou, obtenit din digant ho mab Jesus ar c'hraç da gonservi bepret mignoniach Doue.

*Penetrit, (a)* ô va Salver! *va c'horf ha va ene eus ho toujanç santel.* An doujanç am renlo eveziant hac er c'his-se e sortiin victorius eus va oll gombajou.

Grit ma comprenin parfet penaus ar c'hraç pehini hor rent ho mignonet hac ho pugale, a so ar mad uniq pehini a verit oll attach va c'halon, ar mad uniq a behini ar c'holl a verit va regret ar brassa.

Oh! pegnen eürus e vigen ma n'am bige qet callet an tensor precius eus ho craç.

Eürus c'hoas da ellout repari ar c'holl am beus gret. Ya, er repari a fell din cousto pe gousto.

Allas! mar em bige beuliet exemplou ho mam santel, pehini ive oc'h eus roet din evit mam, n'em bige qet qement a zaelon da seuilla var va disursou.

Mæs n'eus forç, va alvocades eo c'hoas ar Verc'hes. Na revusot qet, ô Jesus! chelaou ho mam.

Guerc'hes, etre ho taouarn e lacan va c'haus. Santout a ran an esperanç eus va fardon o tont em ene.

Ennoe'h, ô va Doue! em beus esperet ha na vin qet confontet da jamæs. Hiviziqen e vezin soureissoc'h d'en em bellaat dioc'h pep apparanç a bec'het.

Etre ho taouarn, ô Guerc'hes! e lacan va

*(a).* Ps. 118, 120.

resolution : benniguit-bi, me ho ped, ô mam garantezus !

## CHABIST IV.

**Eus ar souci a dleomp da gaout da gresqi e graç hac e perfection.**

*Ar Servicher.*

RECEVET ho poa, ô Guerc'hes santel ! ar stad a c'hraç hac a santelez a zalec ar c'henta moment eus ho conception; mæs n'en em gontantjoc'h qet da jouissa e peoc'h eus a eur vad qer precius. A bed ho puez e lacajoc'h ho sourci d'en lacât da brofita.

Hac ar c'hraç pehini a gresq ebars en eneou e pere e vel effort ha c'hoant d'a avanç, ho pinvidica bemdes davantach. C'hui a yoa evel un douar labouret mad, e pehini an disterra greunen a brodue bete cant.

Petra bennac ma c'hanjoc'h gant ar santelez, ar santelez gousconde n'oa qet deoc'h naturel, mæs c'hui ez rentas evel naturel deoc'h dre ho sourci bac oc'h acqet d'e antreteni ha d'e renta bepret brassoc'h.

Dre ho fidelite da respont da c'hraç-ho. Toue, ô Mari, c'hui hervez santimant an Ilis. catholiq, a ell lavaret : *Me meus (a) en eus*

(a) Eccl. 24.

*savet en der evel ar gues cedr var menez Liban, ar plant ar re huella var meneziou. Evel eur vinien, e meus poulset fleur ha c'huez mad, ha va fleur a so frouez a henor hac a abondanç. Astennet e meus va brancou evel ar vezen terebinth pehini a ves atao glas, ha va brancou a so brancou a henor hac a c'hraç.*

### *Mari.*

Va mab, m'ar fell deoc'h cresqi ennoc'h ar c'hraç-se pehini ho reut mignon Doue, eroudadur Doue, templ ar Speret-Santel, breur Jesus hac heritour ar baradøs gantan ha dreizan, tec'hit dioc'h ar bed, evel dioc'h un den clan gant enr c'hlenvet stagus; carit ar beden, pehini a so eur sonreen a c'hraçou nevez, freqantit ar sacramanchou, oc'h pere ne dostaot jamæs gant dispositionou mad, eb santont an effet burzudus eus ar c'hraç a so staguet ous pep-unan anezo gant va mab. En em roit d'ar pratiq eus ar vertuziou convenabl d'ho stad, evel ma zeo an ohoissanç, evit ar vugale; an exempl vad, evit ar guerent; an avisou mad, evit an oll, ar garantez continuel en andret an nessa, ar fidelite an eil d'eguile; ar garantez continuel evit ar prieiou; ar justiç, an honestis evit an dud e carg.

Eur voyen dreist pep tra da gresqi ennoc'h ar stad a c'hraç e pehini e vezit laqeat dre un absolven recevet mad, a so beza fidel da che-

laou mouez ar c'hraç, da heuilla an inspirationou a zigaç Doue deoc'h, ar mouvamanchou santel a brodu e c'hraç en ho polontez. *An hini, (a) eme ar Speret-Santel, am chelaou, na vezo qet confountet na tromplet en e esperanç.*

Sulvui e chelaouer mouez ar c'hraç hac ar gonstiaoç, sulvui e sclêrigen an ene fidel. A broportion ma c'havancer, sul brassoc'h c'hoant a ves da avanç ha da vellât.

Ar c'hraç a Zoue a so evel ar frouezen ar vella. Sulvui ma tebrer anezi, sulvui a zezir a ro d'e dibri.

Eurus, e me va mab, ar re o dens naon ha sec'het ens ar santelez hac aus ar berfection, rac rassasiet ha contantet e vezint.

Beza e zens tud pere, goude beza qerzet un neheut amser e hent ar vertuz, a chom e creis an hent, contant eus ar pes o deves great. Mæs ar c'hraç ne lavar jamæs: aooalac'h eo.

Ar squêr a berfection a so proposet deomp en aviel a so Doue e-unan. Mæs perfectionou Doue a so infinit. Hed ho puez eta ne dleit laeat musur ebet d'ho perfection.

Re-all a so pere a sonch dezo e reont aoualac'h evit non pas dont da veza fall. An dra-se ne qet suffisant. An hini a so mad a dle dont da veza guelloc'h; an hini a so santel a dla dont da veza santelloc'h.

(a) Eccl. 24.

Lennit an aviel, bac e vellot penaus ar servicher didalves, pehini en devoa laqeat e dalant an douar, a oue condaonet gant e vestr, pa ernuas. Perac? Abalamour n'en devoa qet el laqeat da dalvout.

Eval-sa, deiz ar varn, peguement a gristenien a velo gant eston ar dle a vezo chomet gantho da baëa da justiç Doue, abalamour n'ho devezo qet profitet ens ar vnyaoun ho doa da veza bat sænt bras.

E hant ar vertuz, non pas avanç arane a so dont adren, non pas gounit a so coll.

E servich Doue, mar livirit : *aoualac'h*, e zoa'h collet. Mar laqit eur musur d'ho ferveur, Doue a lacayo ive d'e chraçou.

Mæs sul nebeutoc'h a contot gant Doue, sulvui e vezo liberal ha generus an oc'h andret, memes er vues-ma.

N'eus forç peguen nebeut a vadon hac a leve ho pezo var an douar, ho pezo atao aoualac'h, mæs a vadon ar c'hraç, ne oufac'h qet çaont re.

Dinnit eta, va mab; savit eus an assoup-se pehini a ell rei taul ar maro d'oc'h ene. Labourit da repari an amser oc'h eus collet.

Na livirit mui en em gontantit eus ar plaç diveza *e ty (a) an tad celestiel*, er barados. Parlant evel-se a so en em exposi da chom er meas.

(a) Joan. 14. 2.

*Ar Servicher.*

Mam ar garantez pur, au doujanç hac an esperanç santel, procurit din ar vertuziou-se. Anflamet oc'h eus an ardeur ar barra hac ar barfeta evit gloar ho mab, va redemptor.

Lezit da gueza em c'balon un eulfen beonac eus a flammou ho carantez evit Doue; ba pegueu indigo bennac e veu en em rentet eus ho protection buissant, ô Mari! cousiderit ar resolution sincer e pebini e maon da laborat muioc'h hiviziqen eu affer va silvidigues. Va c'halon a so disposet ba me bed Doue gaoeoc'h d'e disposi guelloc'h da avanç bepret e perfection hac e santeles. O Guerc'hes! benniguit ac'hanou gant an eueoo devot.

## CHABIST V.

### Ret eo en em reï da Zoue abaezd.

Speiantout a ra din clêvet ar roue David o lavaret d'e verc'h viao, ar Verc'hes Vari. *Chelaouit, (a) va merc'h, gant attantion ar pez a lavaran deoc'h. Quittait ho popl ha ty ho tad. Neuse e vioc'h caër dirac daoulagad ho Crouer, e c'hounessot calon ar roue souveren, ar mæstr hac an Doue, dign eus oc'h adoration.*

(a) Ps. 44. 12. 13.

Mari a chelaouas en effet ar vouez a Zone pehini e galve da veva pell dioc'h ar bed hac e droua, ha d'an oad a dri bloaz e qne casset gant Sant Joacim ha Santes Anna da dempl Jerusalem, evit en em gonsacri da servich an Autrou-Doue.

Netra ne one capabl da arreti an ardeur ena e c'halon; nac an deneridignez eus he oad, nac ar sempladurez eus he c'horf, nac he c'harantez evit he c'herent.

Pa na glasq eur galon nemet Doue, pa ne gar nemetan, e ves affliget dre guement tra a ell appel ar moment e pehini en em gonsacro dezan, ahalamour an dra-se a bella diouthi ar pes a ra e bonheur.

Ia, ô Guerc'hes! sclerrêt gant Done araue ar gommun eus an dud, e santac'h ar pris eus ar vœu pehini a rejoc'h d'ho Toue, hac e lavarjoc'h: Evel an dour var an tan, va c'halon a verv, ha n'en deveus repos qen n'en devezo consacret e oll affection hac e garantez d'ar roue eus a hep tra.

Retiret ebars en templ, Mari en em applicas da ramplissa, er feçon ar parfæta possubl, ar fonctionou a bere oa carguet erves he oad hac he nera, hac evel ma permette dezi an amser, en em laqê da bedi ha da vedita.

Evel-se en em zisposas da guement-all a c'hraçon special pere en devoa sonch an Autrou-Doue da reï desi.

O Doue! roue eus an én hac an douar, chetu eta ar brincipalla eus ho rouaneset, chetu rouanes ar rouaneset, ar santella eus an eneon fidel, asezet en tu-deou deoc'h, ha c'hui, ô roue a binvidiguesou eternel! oc'h eus ornet anesi gant ar viscamant alaouret eus a bep seurt vertussiou ar re gaera.

O ene fidel! hi so caër en he bale ar Verc'hes pehini a ya gant un er qen nobl ha qel leun a vajeste d'en em gonsacri da servich he Doue ebars en he dy var an douar. Ene fidel, a great oc'h eus-hu evelthi? Ac en em roet oc'h c'hui da servicha Doue azalec an oad a nsach ar reson?

Guerc'hes, oc'h exempl a so bet imitet gant meur a hini. Meur a dad ha meur a vam o deus presantet gant joa ha gant levenes ho bugale da servich Doue digant pehini o devoa ho recevet.

Meur a zen azalec an oad qenta eus ho bues, o deus anaveset an necessite a so evit pep-hini da guemeret an Autrou-Doue evit ho oll heritach var an douar, gant an desir d'e servicha ha d'e garet parfetoc'h hed an eternite.

Santet o dens eo veritablamant eurus ar boblou pere, eveldoc'hui, ô Guerc'hes Vari! o deus choaset abred an Autrou-Doue evit ar mestr hac ar roue eus ho c'halonou.

Mes ive pegnement maloc'h nen deus qet a dud pere, commandet gant ho phassionou,

trumplet dre ar fals plijadurezou, a seblant credi ne qet great ar yaouanqis evit servicha Doue, ha penaus ne qet avantachus na necesser d'an den en em soumetti azalec an oadse da zouguen ar beac'h eas a servich Doue.

Qement-se a so un errol ar vrassa. Penaus e fell deoc'h beza tretet, e me ar roue Alexandr d'ar roue Porus, e brisonier? Evel eur roue, e me Borus.

Ene fidel, grit da Zoue ar memes qestion. Petra a responto? Respont a rayo: Adori a root an Autrou ho Toue, en abqen a servichot.

Ar ræson hac ar feis a zesq deomp e rencomp treti Doue e Doue. Mæs an hini ne gonsacr qet da Zoue e vloavessiou qenta, ne drèt qet Doue e Doue.

Livirit din, a ne qet ober iajar da Zoue a ra an hini ne offr dezan nemet eur restat miserabl bennac a eur voes criminel, passeet en debauch hac el libertinach?

Ret eo lésel yaouanqis da basseal, a lavar lod; pa vezin-me cos, m'en em royo da Zoue.

Eneou christen, petra livirit? Petra? Ar yaouanqis gant e nerz hac e yec'het ne dle qet beza passeet e servich an Doue digant pehini er recevomp? Eur mab, eur verc'h ne dleont servicha ho zad nemet pa vezint deut da veza cos! Qement-se a so diræsun.

Ha neuse, piou a assur deoc'h e chomot da goza var an douar? Ha ne varv qet bemdez a

dud yaouanq? Ha pa na varfac'h qet arane ho cosni, n'oc'h qet aur da ober pinigen en un oad avancetoc'h. Pet so surprenet bemdes gant marvou subit e pep oad, e pep condition?

Peur e vez æssa ar blanten da blega, pe pa ves yaouanq, pe pa ves deut da veza guesen? Ar passionou, ar viçon fall a gresq ho nera, a honls er galon griziennou donnn oc'h dounna, hac a rent parconseqant difficiloc'h conversion ar galon var-zu Doue.

Dont a reont da veza qen natnrel, ma eonsanter dezo eb remors ba ma lonqer ar vilm eus ar pec'het qer facil evel ma c'hever dour funtun.

Piou a denno neuse an ene paour ens ar stad miserabl-se pehini ne sant qet? Graç Doue? Mæs Doue en dens merqet da bep-unan e lod a c'hraçon.

Penr e recefot an diveza? Ahuzet oc'h eus dija eus a veur a hini.

Na dardit mui d'en em reï da servich an Autrou-Doue, gant aon, pa falvesfe deoc'h distreï ountsn goude beza great goab bac insultet anezan, na goumerfe ives e dro.

Un donar pehini a ev ar glis hac ar glan pere a gues alies varnezan ha ne brodu qet a froues, hac a brodu er c'hontrol spern ba dres, a so reprouvet ha tostic da veza millignet.

Chetu an imsch eus an ene n'en em ro qet abred da servich Doue.

O mam Doue ! c'hui ne qet c'hoarvezet ganeoc'h ar malheur-se; rac consacret oc'h eus d'ho crouer ar mintin eus ho puez, hac e zoc'h bet, abalamour da-se, carguet a c'hraçou ha binniguet dreist an oll groagues.

Refuch ar hec'heurien, n'hon deus qet oc'h imitet var ar poent-ma; mæs o sonjal en ho trugarez, e santomp ar fizianç o c'henel en hon euc hac e leveromp : Sevel a raimp eus ar stad a bec'het hac a vizer e pehini omp en em sebeliet; mont a raimp da gaout hor mam, hac an hini a so sicour ha souten ar gristenien a blædo hur c'haus dirac an Doue pehini hon deus bet ar malheur da zisanaout evit hor mæstr.

Ni a vezo, en esperout a reomp, sul fidelloc'h ha fervantoc'h en e servich, ma maomp divezatoc'h, ha martese mæstr ar vinien a recompanso eus e varados al labourerien a vezo deut dioc'h ar c'hres-deis evel ar re a vezo bet azalec ar mintin.

## CHABIST VI.

### Ret eo en em rei da Zoue tout-a-feat hag evit james.

*Ar Servicher.*

Maar, squêr a ferveur, en em rei a rejoc'h da Zoue abred, mæs oc'h-pen, en em rojoc'h dezan eb musul ebet, eb partach.

Ar sacrifiç a rejoc'h d'ho croner, eus ho liberte, evit n'ho pige qen bolontes nemet e-hini.

Ne falvezas deoc'h caout qen plijadur er bed-ma nemet an hini da blijout d'ho Toue, na qen contantamant nemet an hini d'en em briva eus a bep joausdet ar bed dre garantez evintan.

Evel eur vezen plantet e douar mad, a resist oc'h ar goal amser, a beuls ingal e oll brancou, hac a brodu en ho phoent fleur ha froues, ar memes tra, ô mam Doue! eur vech ma zeo bet oc'h ene arroset gant an dour eus ar c'hraç, n'oc'h eus qet e lêzet da zisec'ha dre ar goal avel eus ar pec'het.

Mæs hepret ferm hac ardant evit ar santelez, oc'h eus var diouasqel ar c'hraç niget eus an eil vertus en e-ben, eus un eil degre a berfection eun unan-all, eh jamæs costeza e nep tu.

Oc'h exempl a gondaon an infidelite hac an inconstanç eus va bues, va lachete, va c'hlouarder e servich Doue.

Va c'homportamant am golo a vez. Doue, o veza atao ar memes en andret, a virit atao aus va fers ar memes fidelite, ar memes attach.

### *Mari.*

Ar vues-ma a so evel eur redadec e pen pehini e ma ar barados evit pris ha recompanç. Perac, va mab, en em arretit e-creis an hent,

pe peruc da viana e lachaït, goude beza commancet gant qement a ear.

Doue a n'effen qet hirio eur mæstr qer bras ha qen dign eus ho carantez evel ma oa er gommançamant? A ne zepantit-hu qet qement diountan breman evel gnech-all? An obligation da veza tout dezan a n'efhi qet ingal e pep amser ens ho puez?

Dre m'a c'havaneit en oad, madoberou Doue a gresq en oc'h andret. Gantho e tle cresqi oc'h anaoudeguez vad ha parconseqant ho fidelite.

Doue ebqenen deus furmet ho calon evintan e-unan ha non pas evit qen. En ives eta a dle beza ar mæstr eus e dra.

N'en deus qet lavaret deoc'h : prestit din ho calon, mæs *roit din ho calon*. Fidel d'e vouez, ho poa-en consacret dezan. Pe seurt guir oc'h eus-hu d'el laeres?

Re a benor a ra d'ar bed an nep a ro dezan eul loden eus e garantez. Ober a ra da Zoue an outrsch ar brassa an nep a laca ar bed gant Doue en e galon.

Lavaret a rit e considerfac'h evel ar brassa eus ar malheuriou, beza tennet a douez mignonet Doue. Mæs, e santimant Doue, eur mignon lach a so eur mignon pehini a ra eug dezàn, evel ma rafe donger deoc'h eur bouet preparet fall.

Ho Toue ne gred qet ober re oc'h en em

reï tout deoc'h. Ha c'hui a esperno en ho calon un affection bennac evit ar pec'het!

Ret eo deoc'h reï tout evit tout, ha c'hoas ne root nemet pri elec'h aour.

Ar bed, hac ar pez a so eus ar bed, ar bed hac e bompou, ar bed hac e gustumou, nen deo mui netra evit an hini evit pehini Doue a so tout.

*Ar Servicher.*

Sempl evel ma zon, em beus ezom, ô Guerc'hes santel! a eur c'hraç crên ha puissant evit profita eus oc'h instructionou hac evit bale var ho roudou.

Goulennit evidon, me ho ped, er memes amser ma em c'hourachit, dre an exempl eus ho fervenr, goulennit ar sicour a so din necesser.

Allas! Goude qement-all a lacheteon, a infidelita, a credi a rin-me presanti va c'halon da Jesus? Ia, ô Guerc'hes, va mam! dindan ho protection ne dle den disesperi e bardon, pa ves affer oc'h un Doue, pehini ne zisprich jamæs *eur galon gontristet hac humiliet.*

Mam a visericord, grit eta va pheoc'h gant Doue, ha dre bo pedennon ra bligeo gant an Doue salver, ho mab qer, carga va ene a guement a c'hraçou, ma ne anavezo lschete na clonarder ebet en e servich, ha ma vazo tout deaan da jamæs.

## CHABIST VII.

### Avantachou ha douçder ar solitud.

*Ar Servicher.*

C'hui a dleas, ô Guerc'hes santel! passoal en templ deveziou tranqil ha digoumoul. Tanvât a rec'h eno e peoc'h ar graçou a scuille Doue varnoc'h, ha prepari a reac'h dezan en ho calon un templ cals henoraploc'h ha dignoc'h anezan.

Ar sonch a bresanç Doue a occupe eno bepret ho speret. Bepret emedoc'h en gontemplation eus e c'hrandeuriou hac e berfectionou.

Doue ho muya caret a yoa tout deoc'h, ha c'hui a yoa tout dezan. Qement a elle ar bed da bresanti a binvidica, a gaera, na voa netra en ho santimant.

*Mari.*

Va mab, an ene christen er solitud, pell ma e ma dioc'h ar bed ha dioc'h e drubuillou, a gundu veritablamant eur vuez eurus. N'en em occup eno nemet a Zoue, evel pa na ve nemetan var an douar.

E speret a so occupet da chelaou moues Doue, ha netra ne oafe he distrei da glêvet ar pez a lavar continuelamant ar voues-se d'he c'hslon.

Caont a ra er c'homsou-ma : *Va Doue, c'hui a so an Doue eus va c'halon ha va oll heritach*

*evit an eternite*; caout a ra-sa c'homeou-se, he oll c'hloar, he oll binvidigues, he oll phlijadur.

Evel un den e tiscuiza en disheaul, an ene er solitud, pe e-unan, a so asezet e squeud bemuya caret hac a soneh gant truez en drevel a guemer an dud evit beza pinvidic a vadou perissabl ar bed.

Ne gompren qet e c'halfet caret qen tra nemet an Doue pehini a gar. Qement a basse var an douar, ne ra qet dezan nemeur spont.

An Doue a gar a so atao ar pez ma zeo bet, a vezo atao ar pes ma zeo, evel eur mor eh na found na bord, eur mor infinit a c'benet, a santelez, a vadelez, a bep perfection. Er sonchac e cavo atao eur suget a joa bepret nevez.

Pa fell da Zoue rei e guentellion divin da un ene, *e c'hundu d'ar solitud, evit parlant ous e c'halon.*

Goulennit digantan, va mab, ar c'hont eus ar solitud, ar speret occupet a draou santel, pehini ho devoa ar sænt.

Carit beva pell dioc'h ar bed, ha na baniasit ennan nemet dre necessite.

Pa ho pezo necessite da vont e touez an dud, grit evel ar goulm, pehini a oue contragnet gant Noé, en amser an diluch, da sortial eus an arc'h, mæs pehini a zistroas adarre d'e gaout, abalamour ne gavas er mês eus an arc'h lec'h ebet evit en em reposi.

Ma na dec'hit sourcius dioc'h ar bed, e qe-

mezot gout ar bed, hac eur vech matenot d'en em attachi oc'h traou ar bed, ne gafot mui a c'hout en traou spirituel, en devotion.

Ar pried a behini eo parlantet er scritur saca, e levr ar c'hânticou, a glascas e muyaçaret a creiz ruiou Jerusalem, ha n'er c'havas qet.

Amzavit ne doc'h qasi jamæs sortiet eus a gonversation ha causiou ar bed, eb beza coupaploc'h dirac Doue eguet na doac'h oc'h antren enno.

Ret eo caret beza on-unan, mar fell deomp apparissa e public gant assuranç evit hon ene. Er silanç gancomp hon-unan e tesqer penaus e reaqer parlant pa vezer e creiz ar bed.

Ar vuez ratiret a so unan eus ar puissanta moyenon evit conservi ar santelez. Netra na ziminu qement vertuz an dud, evel beza alies e compagnunez.

A santout a eller un ær falloc'h ha elanvusaoc'h evit an ene, eguet na deo an ær eus ar bed? En em dennit alies er solitud evit santout ha eaout un ær purroc'h ha yac'hussoc'h d'ho calon.

An ermitet santel o deus amzavet ne voant jamæs a guell stad d'en em antretenigant Doue dre ar beden, eguet abaoue ma voant en em dennet pell dioc'h choloriou ar bed pe an dod disuch.

Va mab, deliçou ha plijadur Doue a so beza

ganeoc'h. Laqit ho-re da veza gantan, ha n'ar e'havot jamaes guelloc'h eguet er solitud.

E peoc'h, pell dioc'h an dud, eo e tizoloot ho santimanchou dezan cals liproc'h bac e c'halloc'h lavaret dezan cals aesoc'h ho sonjezonou, ho tezirou gant an oll liberte ens eur fizianç bepret leun a respet.

Er solitud eo e lacayo da c'henel en ho speret ar songezonou pere a zouçayo ho poaniou, pere a galmo oc'h encrez, pere a sclerrayo ho speret ha pere a zisquezo deoc'h an hent sur d'en em guudni e pep tra gant furnez.

Er solitud erfin e royo Doue da entent d'ho calon eur vouez secret, eul langach divin pehini nen deo ententet nemet gant e vignonet, ha pehini a imprim en un ene vertuziou a bere an anoudeguez a so un effet pur eus e garantez.

## CHABIST VIII.

### Choas a eur stad a vuez.

Mari pehini ne devoa clasqet, ne devoa caret nemet Doue a zalec he oad an tenerra, e devoa meritet oll benedictionou Doue, pehini a hrepare dezi eur stad evel ma renqet evit ma vige accomplisset varnezi e zessinon.

Evit heza eurus en eur stad a vuez, eo ret un assamblach a draou hac a circonstançou

pere a ve procuret ordinalamant gant ar brovidanç a Zoue d'an eneou fidel pere a gonsult Doue var ar choas a eur stad.

Un den yaouanq hac en a ell espernut ar graçou-se digant Doue, mar en deus heuillet an impressionou pernicius eus e bassionou er gommançamant.

Providanç Doue, oc'h unissa assamblez Mari ha Joseph, a roas d'ar Verc'hes occasion da denna frouez eus ar vertuziou e devoa bet pratiqet betee eno gant fidelite.

Ma na vige consultet nemet an dud bac ar bed evit demezi ar Verc'hes, e vige bet clasqet facil eaout dezi un den pinvidic, pe a gals a dalant. Ne viget qet bet e poan da choas dezi un den devot ha vertuzus, un den pehini azalec e vugaleach, en divige bevet e doujanç Doue. Ne qet bounez eo guiz ar bed.

An interest da gaout danvez, doujanç an dud, eo ar pen-caus eus an demeziou birio en deiz. An arc'hant bo gra qent eguet ar c'hraç hac ar sclêrigen a Zoue. Ne qet d'an dud e temezer, mæs d'an arc'hant. Chetu an ordinal; ac'hano qement a zemeziou couplet fall, e pere daou bried a ra an eil tourmant eguile. Doue er permet evel-se abalamour ne ve qet consultet en un affer e pehini ne aller qet caout a issu mad nemet en he c'hundufe. Er permetti a ra evel-se e punition eus an nebeut a sourci a ve bet er yaouanqis d'en em renta

dign eus e scleŕigen dre ar pratiq eus ar vertuz, hac o tec'het dioc'h pep occasion a bec'het, evel ma zeo; ren amourusdet, beza alies e antretienou familier ha peurvuya libertin gant tud a eur sex control, goazet gant merc'het. Beza e zeus tadou ha mamou qen ahtetet ha qen dallet gant ar c'his milliguet da gass ar plac'het yaouanq d'ar guêr eus ar pardoniou, eus ar foariou, ne reont van eus an avizou mad a ro dezo ho phersonet pe ho c'honfessoret var ar poent-ma. Na fell qet dezo anaout e ve danger a zongezonou, a zezirou, a zellou, a vil gêst fall control d'ar vertuz santel, ebars er c'hauzeeres-se, er c'hrog-daouarn, er voaśqerez daouarn-se, er poqou-se, pere a so qen ordinal etre an dud yaouanq direol ha dives eus an amzer-ma.

Tadou ha mamou, pere a bermet an traoase gant ho pugale dre respet humen, defaut doujanç aoualac'h evit an Autrou-Doue, ne barlantit qet eus an traou-se er gonfession: receo a rit an absolven o trompla ho confessour, hac ober a rit qen alies a sacrilec'h evel a absolven a recevit, evel a gommunion a rit eb discleria er gonfession al lachete marvel-se oc'h eus da zifen an antretienou-se ous ho pugale.

Ho pugale a guemer ho c'hrê hac en em obstin da véva er vouillen eus an impurete betec ma en em bresantont en ilis da ze-

mezi; indign a absolven, ar vugale-se a deu da eureuji er stad a bec'het marvel; a receo malediction Doue deiz ho eured; a antre er stad-se evel, respet da Zone, anevalet diræson. Ha penans ueuse e c'halfe prosperi an demeziou-se?

Ha piou a so caus eus a seurt malheur? Piou a so ar pen-caus ma ve profanet sacramant ar briadelez, nemedoc'hu da guenta, tadou ha mamou, mistri, mæstrezèt, e pouvoar pere e ve purvuya gallout ampech, dre ho fermder ha dre ho qelennadurez vad, ho pugale ha qement den yaouanq a so dindannoc'h, d'en em rei d'ar c'hustumou-se eus ar bed, e pere e zeus danger evit pep-unan ba' pere a so chaffot ar burete evit un infinite a gristenien.

Pennadurezou a famill, ebelaouit; ha c'hui ive, tud yaouanq, gouezit eta penaus ar c'hunduerez-se d'ar guër, an dansou-se, a so difennet dre ar c'hueс'hvet ha navet gourc'hemen a Zoue, qencouls hac an nosvezion.

Tadou ha mamou christen, imitt Sant Joachim ha Santez Anna, pere a gonsacras abred ho merc'h ar Verc'hes Vari da servich Doue, hac he phellaas dioc'h ar bed.

Tud yaouancq, guervel a rit ar Verc'hes ho mam; baleit eta var he roudou.

He yaouancqis a basseas en templ, pell dioc'h c'hoariou hac usachou ar bed.

Evel-se e consultaa an Autrou-Done var ar stad e pelini e falle dezan e c'hantrege; e recevas e venediction; e chomas guerc'hes er stad ar briadelez evel ma oa diarauc; e vevas avel c'hoar gant Sant Joseph.

Er retret e qemeras qement a attach evit ar hurete, ma ne gonsantas jamæs be c'holl, pas memes evit beza mam da Zoue, ervea he c'homzou d'an æl Gabriel.

Ne lavaran qet na va necesser d'an dud yaouancq en em barlant arauc demezi. Greont eta, mes eur vech pe ziou ebqen hac e presanç ho c'herent, pe a veel dezo, gant ar vodesti hac an honestiz ar vrasse.

Cals a so galvet da veva eb demezi, da veza beleyen, pe d'en em denna er goueuchon, ha pep-hini a dle beza lezet libr var ar choas a stad a vuez.

Pet, ma na vizent qet demezet ha ma vizent bet lëzet en ho liberte da heulia inspiration ar c'hraç a Zoue, a vize bet brema ho eneou er baradoz, elec'h beza en ifern.

*Malheur (a) deoc'h-u, bugale*, eme ar prophet Isaï, *malheur deoc'hui pere a ya enep ars ar brovidanç a Zoue*, ha pere oc'h eus formet dessinou eus ho pen oc'h-nnan, eb consulti an Autrou-Done dre ar retret, ar beden hac an œuvrou mad-all en bo calloud.

Malheur d'an den a fell dezan en em gun-

(a) Is. 30. 1.

dui e-c'hunan! Ober a ra evel un den dall pehini a falfe dezan cundui un all, dal evel-tan bac a guez gantan er fos.

Grit eta evel ar Verc'hes Vari, ha ma na ellit qet evelti en em separi evit pell amser dioc'h ho qerent, da viana e c'hallit mont da eur retret bennac; ha ma n'ho peus qet c'hoas an avantach se, e c'hellit da viana evelti pedi alies an Autrou-Doue ha lavaret dezan ar pez a lavare ar roue santel David: Autrou-Doue, va ene a savan varzu ennoc'h : va pheden a adressan deoc'h : *roit din (a) da anaout, me ho suppli, an hent dre behini e tlean bale.*

Un eil moyen evit anaout da be stad omp galvet, a so consulti bor c'honfessoret da bere e tleomp pedi Doue da rei ar graçou neces-ser evit hor c'hundui er vad var ar poent-ma.

St. Paul, convertisset gant Doue var an hent a Zamas, a recevas urs d'en em bresanti dirac ar bêlec eus ar guêr-se, dirac Ananii, evit clevet dessinou Doue varnezan.

Doue pa c'halv un den da eur stad, a four-nis dezan ar voyenou da erruout er stad-se ha da ramplissa mad e obligationou.

Bolontez ar guerent, pa vezont ræsonabl, a ell ive beza eur merq e zomp galvet da certen stajou. Mæs avechon ar guerent con-duet dre vonez ar c'hic bac ar bed, a so di-ræson, bac un den yaouaneq a ell bo c'hon-

(*a*) Ps. 142. 10.

aideri avel adversourien e ene, hac en em applica en eur feçon bennac ar virionez-ma eus a aviel Sant Vaza : *Tud (a) e dy a so adversourien an den.*

Pa en em santer eur panchant continuel hac a bel so da eur stad, e tleer mui eguet jamæs consulti an Autrou-Doue dre ynnion, aluzennou, pedennou, a-unan gant ar bêlec pehini or beus choazet evit directour hor c'houstianç, hac en em adrassi dreist petra gant eur fiziang ar vrassa d'ar Verc'hes.

Erfin, dre ar moyenou-se e tleit esperont qemeret ar stad a vuez a pehini e carfac'h mervel.

## CHABIST IX.

### Eus ar burete ha fpeguement e tleomp he istim.

Pa broposas an Æl da Vari dont da veze mam Doue, ne explicas qet dezi dioc'h-tu e c'halle ar galite gaer-se en em accordi gant ar vœu a virginite pehini he devoa great, ha Mari a zalc'has un nebeut eb rei he c'hon-santamant.

Guelloc'h oa ganthi beza dreist ar re-all dre ar burete hac ar virginite, egnet beza dreist-ho dre ar galite memes a vam Doue.

(a) Mat. 10. 36.

Penaus e c'herrno an dra se, e me Vari d'an Arc'hæl? Car, gouezit ervad, me so guerc'hes e stad ar briadelez hac a fell din er beza.

*N'ho (a) pet qet aon* da goll ho guerc'hdet o tont da veza mam Doue, ô Mari! eme an Æl'hæl. Ar Speret-Santel en ho rento, dre ur miracl eus e oll-c'halloud, mam da Jesus, ar burete memes, pehini a istimit qement ha pehini oc'h qer jalous da gonservi: ho purete ô Guerc'hes! a rai disqeu d'en em incarni ac'hanoc'h an Doue-se pehini ne fell dezan guenel nemet a eur verc'hes.

Mari ne roas en effet he c'honsantamant da veza mam Doue, nemet pa e devoa comprenet dre gomzou an Arc'hæl, penaus, o tont da veza mam da Jesus, ne devoa eon ebet da gaout evit he phurete.

Neuze ebqen e repontas d'an Æl : *Chetu ama servicheres Doue ; ra erruo ganen erves e goms hac e volontez.*

O purete, ô vertuz precius! peguement e tleit-hu beza qer d'hor c'halon ha meritout eus hor pers pep istim vad, pa e guir eo c'hui oc'h eus roët deomp eur salver ha pa e guir ar barfeta crouadures pur, Mari, e deus ho preferet d'ar galite memes a vam Doue!

O purete, ô vertus ar breciussa! c'hui oc'h eus meritet da Sant Yan avieler an titr a *zisqib muya-caret* eus a Jesus! O purete! pe-

(a) Luc. 1. 34 et s.

gnen eürus e vezo an eneou a bere ho pezo grêt ar guenet hac an ornamant en ho buez var an douar! Hi ho devezo an avantach special da veza hed an eternite *e c'heul (a) Jesus, oan Doue.*

Sant Per, prinç an ebestel, en deus recevet privilachou bras; mæs Jesus n'en deus permettet nemet gant an disqib pehini a voa guerc'h, reposi var e galon er goan diveza a reas gant e ebestel.

Jesus a roas da Ber ar sourci principal eus e ilis; mæs da Sant Yan e roas ar sourci eus e vam, araue mervel var ar groas.

Dre ar burete e represantomp var an douar buez ar re eürus en evou.

Ar burete pratiqet mad a ro d'an den eur merit pehini n'ho deus qet an Æles ho-unan.

An eneou ar re burra a so ar re a so muia participant en union santel en deus contractet mab Doue gant an dud, oc'h en em ober den.

O c'hui! pere a gonsider al luxur evel un dra bardonnabl da fragilite an den, ho pet soneh penaus eo ar viç an nebeuta pardonnet hac ar muia punisset gant Done.

An impurete, al libertinach eus an dud en devoa decidet justiç an Autrou-Doue d'bo distruja dre an diluch, brema e zeus ouspen pevar mill bloas.

(a) Apoc. 14. 4.

Ar viç-se a bella ar aperet dioc'h Doue pehini ne oufe oher e zemeuranç en eur galon assambles gant an diaoul eus an impurete.

Ar viç-se a ra coueza en dallentez. David aoultrier a rancas caout ar prophet Nathan evit anaout e grim hac e vouela. Ar viç-se a galed ar galon oc'h Doue.

Salomon, burzud a furnez epad qen aliea a vloavez, a deuas da adori traou crouet e plaç Doue, ahalamour ma oa deuet da veza impudic.

*Hor (a) c'horfou a so templ ar Speret-Santel.* An impurete en eur c'hristen a so eta *un (b) dra abominabl en un dra santel.*

Dreizuc'h, ô guerc'hes ar guerc'hezet! en em adresaan gant fiziauç d'an hini da behini e tleit hoc'h-unan ho purete barfet; da Jesus ho mab qer hac ho salver, ho supplian, ô mam a c'hraçl d'am recommandi. Pedit anezan da rei d'am c'halon cals mui a istim hac a garantez evit ar vertuz angeliq, evit ar flourdilyzen dre excellanç, evit ar burete; cals mui a affection, a lavaran, evit ar vertuz santel, eguet n'ho deus ar re libertinna evit al luxur.

Allas! eb ho aicour, ô Guerc'hes! piou a allo obten digant Jesus ar virginite, ar burete?

Soutenet dre e c'hraç, me vezo var an

(a) Cor. 6. 19. (b) Mat. 24. 15.

donar evel eur flourdilysen a greis ar spern eus ar bed, hac a lacayo va oll blijadur da gonservi didach em c'halon ar fleuren delicat-se anez pehini ne oufet plijout d'an Doue n'en deus ho choaset evit mam nemet abalamour d'ho purete.

Divorfilit, ô Jesus! va ene dre ar spont eus ar flammou eternel. Mouguit enni ar c'hout eus a blijaduresou ar c'horf.

Delivrit-hi eus a dentationou ar c'hic, pe grit dezi sortial purroc'h anezo, evel ma tisparti purroc'h an aour dioc'h ar ploum, pa ve teuzet en tan.

O Mari! disquezit oc'h mam da Jesus hac obtenit din ar hurete a gorf hac a speret. Amen.

---

## CHABIST X.

### PRECAUTIONOU DA COEMBRET EVIT CONSERVI AR BURETE.

Maar, dre c'hraç he c'honception, a oue evel na hent cloaet oc'h pep viç. Gouscoude eu em droublas er guel eus an Æl, pehini a apparissas dezi diudan ar furm a un den.

An Æl-se he salud. Dioc'h-tu *ec'h (a) examin enni he-unan petra eo ar salud-se.*

En em gaout a ra gantan he-unan.

(a) Luc. 1. 29.

Qement-se a so aonalac'h evit he aésia a un dronhlien santel.

*Lazaat (a) a reot er bed*, eme an Æl, *ur mab da behini e reot an hano a Jesus.* Sujetall evit Mari d'en em dronbli.

Ne zouet qet na ve possubl ar pes a zo annoncet dezi gant an Æl, car gouzout a ra penaus *peb tra a zo possubl da Zoue.* Goulen a ra seulamant penaus en em accomplisso ar myster.

Pebes prudanç er goulen-se a ra Mari dan Æl! Pebes precaution! Ne lavar nemet just ar pes a so necesser.

Dre ar mercou-se eo æs anaout penaus ar Verc'hea a rae he zensor preciussa eus ar burete.

Ar hnrete a so evel ar ros-se pere a voaen gant an disterra c'hnezaden avel. Eur sell, eur goms a ra d'an den e c'holl.

Un ene chast ha pur, pehini a anaves mad an oll hris eus ar burete, e dens aon bras d'he c'holl e pep occasion, memes an dizanjerra en apparanç.

Comzou caer, offrou agreabl a servich mad, causiou memes ar re a apparis ar resantella, an traou-se oll a zo suspet evit un ene pehini a gar dreist peb tra he phurete, hac a ra dezi redoubli a evez hac a attantion.

Un ene pehini a zeair veritablamant ha

(b) Luc. 1. 31.

dreist pep tra conservi he phurete, a zioall he c'halon dioc'h pep danger gant mui a sourci hac a chagrin, eguet na zioall eur soudard e gard ar post so fiziet ennan dindan boan a varo.

Mæs m'ar de necesser qement a brecaution evit conservi ar chastete en he oll guenet, ha lavaret a eller e ve var an douar cals a eneou chast? Da soueti e ve e qemerfet evit conservi ar vertuz-se qement a sourci evel a guemerer evit he apparanc.

Evit cals a dud, an didalvondegnez, ar vuez eas, al lecturiou dangerus, ar chansoniou danc, ar chansoniou a amourousdet, an antretionou re libr, a n'en dint-hi qet qen alies a occasion a bec'bet a euep ar vertuz a burete?

Cala a blac'het christen a barlant alies bac eb aon ebet gant tud pere n'int qet æles.

Mar leveront e taulont evez bac en em brecautionnont, me lavaro dezo penaus an diaoul a evesa ive evit ho c'holl.

Un ene dreist peb tra bac a gar ar venleudi, ne vezo qet pell disourci evit an hini he meulo.

E matier ar burete eus peb lec'h da gaont aon, o veza memes ne zeus qet aoualac'h a aon.

Clasq a rêr en em guzet bac en em zissimuli an dangerou pere a gaver, hac ar pez a

zisques ho c'harer, eo ar sourci memes pehini a guemerer da bellaat ar greden e vent dangerou.

Oll e zomp great eus ar memes pri. Erruout a ell ganeomp ar pez a zo erruet gant qement a re-all, pete, siouas! o deus anavezet ho aempladurez hac a so bet surprenet.

Peguement bennac ma renqer fiziout e aicour grac Doue, eo pec'het en em exposi evel atao d'an danger. Ar sicour-se n'en deo assuret da zen nemet d'an hini en em gav en dentation eb he beza clasqet.

Pa ho pezo gounezet victorlou epad meur a vloaves var an drouc-speret eus an impurete, n'en em gredit qet, èvit qement-se, impossubl da veza trec'het.

Eu em zisfichit atao anezan hac eus ho nerz hoc'h-unan. Bezit fidel da evita an occasionou en em bresant deoc'h hemdes hac a gresq dre finessa an drouc-speret. Neuse Doue a royo deoc'h graçou nersus, en occasionou-se pere en em bresant pa songer an nebeuta ba pere ne aller da dree'hi nemet dre ur vertus erèn meurbet.

O Guerc'hes, mam Doue! obtenit din an difizianç-se ac'hanon va-unan, ar brudançse em actionou, ar vortification eus va daoulagad, eus va zeaud, eus va diouscouarn, qen necesser din evit en em gonservi didach dioc'h al lubricite.

Ne allan qet, evel ma teziran, fiziout e ven eus a nombr ar re ho car, ma na garan ispicial ar burete, unan eus ar pennou-caus demeus ho cloar.

*Mam hur mrurbet, mam chast meurbet, rouanes ar guerc'heset*, obtenit din ar c'hraç da veva en eur burete qen parfet, ma cafot atao ennon ar merq se dre behini e c'hanavezit ho pugale muia caret.

## CHABIST XI.

### Eus ar ouir c'hrandeur.

Beza e zeus un diferanç infinit etre ar pea a zo bras ba precius erves ar bed, hac ar pea a zo bras ba precius erves Doue.

Pinvidiguezou bras, tyes, paleziou superb, domestiqet eb niver, a annonç grandeur ar rouanes hac ar brincet. Disprijanç ar bed, horrol evit ar pec'het, carantes Doue, chetu petra a annonç grandeur an den just.

Ar guir c'hloar, ar guir merit eûs an den a gousist *o touja (a) Doue hac oc'h observi e c'houc'hemennou.*

An Arc'hæl a oue digacet da gaont Mari gant an Autron-Doue a lavaras dezi; *Me ho salud, c'hui pehini a zo leun a c'hraç;* an

(a) Eccl. 12. 13.

Autrou-Doue a zo ganeoc'h. Hac en a elle ober eus ar Vere'hes-se ear veuleudi hrassoc'h? Dign e ve eus a oll veuleudiou an dud hac an Æles, an hini e hehini e c'halfet lavaret: *Cavet oc'h eus graç dirac Doue*; agreabl oc'h d'e zaoulagad.

En amser ma oue digasset eus èn un Arc'hæl da gaout ar Vere'hes, an impalaer August hac ar roue Herodes a yoa var an trôn: rei a ret dezo, a leiz guinou, an hanoyou a vras, a huïssant hac ar rest; mæs petra oant hi dirac Doue, pehini ebqen a varn gant justiç ar guir c'hrandenr?

Eur verc'hes yaouancq, enzet en he zolitud a Nazareth, a yoa infiniçant dignoc'h evitho eus ar hrassa meuleudiou.

Ar guir c'hrandeur ne ves qet musulet var songezonou yean an dud, mæs var songezonou Doue, pehini ebqen a so bras, ha dirao pehini nen deus netra bras nemet dre e c'hraç.

Petra eo an oll dud-se admiret gant ar bedôll ahalamour d'ho c'houraeh extraordinal en arme, e comparezon d'an dud vras dre ho religion hac ho vertus?

*Muioc'h a (a) enor a zo o trec'hi ar passionou, eguet ne zeus o soumeti poblou.* Muioc'h, eals muioc'h e coust en em drec'hi an unan evit na goust gounit victoriou var ar re-all.

Eur guir gristen ne dle qet beza conside-

(a) Prov. 16. 32.

ret evel unan eus an dud-se pere a dle bo henor hac ho gloar da un occasion e pehini int bet eürus ha courachus: victorius eo en un deves pe en eur moment, mæs eur guir gristen a zo victorius da bep moment en e vues.

Gloar eur c'hristen a zo trec'hi qement en oppos d'e santeles, evel ma zeo destinet da hossedi un deis an Autrou-Doue ba d'en em reposi enan.

Hac ouspen hac an a zo un benor brassoc'h eguet an hini da servicha Doue ba da apparchantout ountan? Servicha Doue a zo beza roue.

Ar scritur saer, o parlant a Abraham, a Voyses, a Zavid, pere a zo aus ar vrassa hac ar re goosidcrapla a ve het var an douar, ho galv gouscoude *servicherien Doue*. An titr-se a gompren tout ar re-all, pe guentoc'h tout ar re-all ne dint netra e comparæson d'an titr a servicher Doue.

Ar galite a servicher Doue a zo qement en tu-all d'ar galite a roue hac a brinç, evel ma ma an Autrou-Doue e-uuan dreist ar rouanes hac ar brinçet.

O roua immortel, mæstr sonveren ena ar bed! me zo great evidoc'h hac evidoc'h ebqen! A gallout a rêr oc'h anaout ha mooet da adori re-all? A galout a rer oc'h anaout eb istim infinimant condition ar re bo servich.

Pebes gloar evit an den, crouadur qen disprisabl ha qer miserabl ennan e-unan, gallont pretanti d'an henor d'ho servicha ha d'ho caret!

Autrou, va c'hrouer, dre ho crac grit ma compreuin mad peuaus un den pehini en eur stad dianavezet gant au dud evel ma voa hini ar Verc'hes, eu deus sourci da ober bepret ho polontes hac ho servich fidelamant, a ra un dra gaeroc'h ha brassoc'h eguet ar pez a so consideret mui gant tud dall ha disqiant ar bed-ma.

Oc'h enor, ho prassa heuor a laqeac'h, ô Guerc'hes sacrl d'en em c'hervel servicheres Doue. Grit, me po ped, ma c'hiuspiro din an noblanç, ar c'hloar, au enor stag ous servich Doue; ma c'hinspirro din em oll œuvrou eur geuerosite, eur fermete, eur ferveur dign eua ar mæstr souveren pehini a servichac'h qer fidel, ha m'ho c'himitin e'hoas er poentma.

---

## CHABISTR XII.

### GRAÇOU DOUE A ZO EVIT AN DUD HUMBL.

*Mari.*

Va mab, me ya da zesqi deoc'h eur secret bras evit ohteu digant Doue graçou bras. En em gredit atao indign anezo.

D

*Doue a ro e c'hraçou d'an dud humbl*, eme an Abostol Sant Jacqes. En enr galon leun anezi e-unan, Done ne gav qet a blaç evit e faveuriou.

### *Ar Servicher.*

Rouanes ar Sænt, roët oc'h ens deomp var guemen-se exemplon pere a zo evidomp sourcennon bras a instruction.

Ne faut nemet consideri ar fêçon e pehini en em gomportchoc'h er vizit a reas deoc'h an Archæl ahers Doue, evit guêlet ar santimanchou humbl pere ho poa ac'hanoc'h oc'h-unan.

An Æal a annonças deoc'h e zoac'h var ar poent da vaza mam Done, ha ne gomprenac'h qet penans Doue en devoa priget ho choas evit un dignite qen buel.

Ar zantimant eus un henor qement en tn-all d'an urs naturel, a rente en eur fęçon benac douetus evid'oc'h bizit an Arc'hæl.

Hac er moment ma teuas mab Doue d'en em ober den ennoc'h, ne sonjac'h nemet d'en em izellaat ha d'en em guzet en ho neant.

Eus a guement-all a ditrôn stag oc'h an dignite a vam Doue a behini e zoac'h henoret, ne zalc'hoc'h nemet ar galite a *servicheres Doue*.

Eil Eva, e zoc'h bet differant bras dioc'h ar guenta. Houma a gollas dre ourgnill he phrivilachou; ho c'humilite, ô Guerc'hes! a zo bet ar sourcen eus ho c'henoriou.

Au Doue oll-galloudec, evit ober eunoc'h miraclou bras, en deus sellet, non pas ons hoc'h avantachou naturel, ons ho coat royal, mæs ous ar santimanchou humbl pere ho poa ac'hanoc'h oc'h-unau.

Natnrel e zoa evit un Doue pebini eu em humilie, evel pa lavarfen dreist musul, oc'h en em oher den, caont complæsançou infinit evit an humilite.

Convenabl e zoa e choasche evit e vam ar verc'h a Siou pebini, dre he humilite ar vrassa, a verite mnioc'h au huella eus an oll digniteon.

O Mari! plijet oc'h ens da Zoue dre ho virginite, mæs dre ho c'humilite oc'h eus ên concevet.

*Mari.*

Va mab, e santimant Doue, c'hoas mui eguet e santimant au dud, an hini en deus ar muia merit eo an hini a gred n'eu deus qet, memes pa en devens cals.

Petra a denn varnezan *sellou (a) complæsant an Autrou-Doue en èn ha var an douar? An humilite a galon.*

*Var biou (b) e taulun va daoulagad,* emezau dre c'hinon ar prophet Isai, *nemet var ar paour, var an hini en deus eur speret humiliet hac humbl.*

Doue a hella dioc'h ar re en em huella, hac a dosta ous ar re eu em izella.

(a) Ps. 112. 5. (b) Is. 66. 2.

An ourgouill a zo caus ma zeo cals a gristenien paour meurhet a vadou ar c'hraç.

Mar clasqfent en em anaout mad, an anaoudegues eus ho miser hac eus ho neant a roge dezo an humilite, hac an humilite a vige eur remed a enep ho phaourentes spirituel, dre ar graçou pere a denfe varnezo.

Va mah, n'ho pezit netra ac'hanoc'h oc'hunan, ha Doue ho cargo eus e zonæsonou. En em rentit pinvidic oc'h amsao gant guiriones hac e guiriones penaus ac'hanoc'h oc'hunan nen doc'h nemet miser, pec'het, ignoranç.

Mar hezit humbl, Doue en em servicho ac'hanoc'h evit e c'hloar. Fiziont a ra sourci e c'hloar er re pere ne fell qet dezo e zenna digantan, nac e phartagi dreho ners ho-unan.

Pa recevit digant Doue eur c'hraç henac, songit gant humilite ha gant anaoudegues vad, penaus e zeo ret e ve Doue eur mæstr mad, pa zeo guir e c'haccord faveuriou d'an indigna eus e servicherien.

Na gredit qet ho pe pers ehet dreizoc'h, oc'h-unan nac er vad a rit, nac er vad a bossedit.

Memes pa zoc'h fidella d'ar c'hraç, bezit memor penaus nen doc'h fidel d'ar c'hraç nemet dre ar sicour memes eus ar c'hraç, ha penaus Doue, oc'h ho recompansi, a recompans ar pez a zo dezan.

Dounguit atao ennoc'h an tri santimant-ma :

Doue a so tout, ha me ne don netra. Doue en deus tout, ha me n'em heus netra nemet va miser. Doue a ell tout, ha men ne ellan netra eb e zicour.

Nenze petra benac ne veac'h netra, n'bo pez netra ha ne alfac'h netra ac'hanoc'h oc'h-unan, e vezot atao un dra benac dirac Doue. En em hlijont a rai oc'h accordi deoc'h e fa-venriou hac oc'h bo renta trec'h d'oc'h adver-sourien.

*Ar Servicher.*

Oh! pègnet caër ha peguen avantajus eo ar c'hentelliou a deuit da reï din var an hu-milite! Mæs allas! petra servicho din-me beza desqet an humilite, ma ne phratican em buez.

O squêr a humilite! ô mæstres qer mad! grît din qemer e calon Doue e-t'hunan ar guir humilite evel oc'h eus great guech-all, pa oac'h var an douar.

---

## CHABIST XIII.

### AR GUIR C'HLOAR EN EM OAV PARTICULIERRAMANT EN HUMILITE GRISTEN.

Ar c'homsou a implijas an Eal, o parlant oc'h Mari, n'en em accordent qet, e speret ar Ver-c'hes, gant ar santimanchou e devoa anezi e-unan.

He ene a oue *sæziet eus a un droublien santel*, hac e sehlantas caout aon na vige tromplet e diouscouarn o clevet ar pez a hassee en he phresanç, pe autramant na vige un art bennac eus ar speret tentatour.

An Eal a lavare dezi e zoa *benniguet dreist an oll groagues.* Oc'h en em gredi an disterra hac an diveza ens an oll gtonadnrien, ne gomprene qet penaus un hevelep menleudi a elle heza roet dezi.

An Arc'hæl a annonce memes dezi penaua *he devoa cnvet qement a c'hraç dirac an Autrou-Doue*, ma zoa aonalc'h rei he c'honsantamant evit dont da veza mam da Zoue, hac er guel eus an huelder infinit da hehini e fell da Zoue he zevel, Mari en em humili hac en em gred re eurus da zouguen ar galite eus he *servicheres.*

O c'hui pere ne songit nemet er c'hloar hac en henor! Mari a zesq deoc'h e pelec'h o c'hafot.

Ar guir c'hloar, ar c'hloar ferm ha solid a gonsist oc'h en em renta hian ha dister; evelse eo er harn Doue e-nnan, e aviel Sant Lucas: *An hini*, (a) eme hor Salver d'e ziszipien, *a so ar bianna hac an disterra en e santimant e-unan en ho toues, hennes eo ar brassa hac an henorapla dirac Doue.*

Ar c'hrandenr-se a zo non paa eb qen solid, mæs assur; car den n'e lamo diganeoc'h ha ne sonjo he lamel.

(a) Luc, 9. 48.

O tont da veza er hianna, e tenot da veza ar hrassa, ahalamour, o credi ferm penaus ec'hanoc'h oc'h-unan nen doc'h netra ha na allit netra, ho pezo recoura da Zoue, pahini ho c'huellayo, hao an hini a ves huelleat gant Doue, hennes eo ar hrassa.

Neuza a c'hallot caont fiziane a Doue ha conta salvui var a c'hallont hac e aicour, ma en em hlich mui o areaat ar re sempl hac ar re zister dirac ho daonlagad ho-unan.

An Autrou-Doue, ame ar Verc'hes er *magnificat*, en deus disquezet ar c'hallont aus a vrec'h. Discaret en deus ar ra a vone leun a ourgouil. E interiear ho c'halon, en am savat e zoant evel tnd paissant var an trôn furmet en ho ene gant an ourgonil : Doue en deus ho izeleat ha savet an dud humbl.

An humilita oc'h-pen ho telivro dioc'h an cœvrou indign da hœre e condn an ambition hac an ourgouill. Ac èn so un ene disprigeaplac'h eguet nn den trec'het dre ar hassion ena an ourgonill, dre an desir divoder eus an henorion, ar c'hargon ?

Pion a gousider hac a istim, pion qentoc'h ne zisprich qét an dud a glasq atao an henor, an ezanq ans ar c'hloar ven ?

An humilite ho rento tree'h da hep respet humen ha de ideou ven an dud, hac e lavarrot gant Sant Paul : *Evidom-ma (a) ne ran*

(a) Cor. 34.

*forç pe em barnot pe ne reot qet. An hini am barno eo an Autrou Doue.*

An humilite a rai deoc'h consideri gant fea henorion ar bed-ma, abalamour peguen brillant henac ma c'halfent beza, e velnt n'ea dint nemet tromplerez.

An humilite a rai deoc'h non pas en em egali d'ar re-all, mæs o henori, bac o guelet gant plijadur dreistoc'h e peb feçon.

An humilite a zehlant dan dud un dra disprijabl hac izel, abalamour ma varnont peb tra dioc'h an dianveas, ha n'o dens istim nemet evit madou an donar. Gouscoude an humilite a rent an den ar brassa hac an nopla possubl, pa zeo guir e rent e galon demeuranç un Doue, mignon un Doue, dign da jouissa eus ar brassa mad, a c'hraç Doue.

Entre an oll vertuzion, an bumilite eo an hini a zesqnes ar muya fermete er speret bac en ene.

Mæs dreist peb tra an humilite a royo ar mercou ar re gaera a hevelidigues gant Jesus, den ha Doue, sourcen eus ar grandeur hac ar c'hloar veritabl.

. Jamæs an den nen deo brassoc'h ha glorinasoc'h, eguet pa en em applq da imita ar melezonr divin-se.

Ne dostaomp jamæs mui nus Jesus eguet pa vezomp hnmbl ha pa garomp beza bnmiliet ha disprijet.

Jesus a yoa humbl, a garie an humiliation, abalamour ma onie peguement, dre eno, e c'hlorifie e Dad eternel.

En effet, eu amser e pehini Jesus eu em humilie ar muya, pa en em laqea e reuq ar bec'herien, evel ma reas pa antreas en dour a rivier Jourdeu evit receo badiziant Sant Yau Vadezour, neuse eo e voue clèvet eur voues eus an èn, o lavaret : *Hema eo va mab muia-caret, e pehini em beus laqeat va brassa complæsanç.*

Pa en em izellea Jesus betec guenel en eur c'hraou, eo etigassas Doue Æles eus an èn da gana ha da hublia eo neuze e rente Jesus incarnet mui *a c'hloar da Zoue, en huella eus an evou.*

Mar doc'h humbl evel Jesus, Doue a vezo glorifiet dreizoc'h. Hoguen, men er goulen ouzoc'h, hac en a so netra henoraploc'h eguet procuri gloar Doue ?

Netra eta ne rent an den eonsideraploc'h dirac Doue ha dirac an dud eguet ar guir humilite, herves ar proverb : *An humilite a bign betec en èn ; ar superbite a chom adrèn.*

Rouanes an èn, ar parfæta imach eus a Jesus humbl a galon, enno-c'hui eo accomplisset er feçon ar hursudussa, ar virioues-ma eus an aviel. *An nep en devezo en em humiliet, a vezo huelleat.*

Seul humploc'h e zoc'h bet, ô Guerc'hes! seulvui e zoç'h bet henoret.

Va desir ar brassa eo oc'h imita er poentma pehini eo ar principalla hac ar c'henta moyen evit beza gnir gristen, veritablamant santel, evit beza bras e guiriones.

Ho c'humilite a zo ar guir melezour a pehini e velin sclear ar galiteou, ar c'honditionou necesser aus ar guir humilite.

O Mari! obtenit din eta commanç a hirio pignat ar bazen guenta eus an humilite. Laqit em ene an ad divin, ar fondamant ens an gnir c'hloar hac ar guir c'hrandeur, eur guir humilite, evit ma rapportin tout da Zoue, ma c'hortozin tout digant Doue, ma varvin din va va-unan, ma vezo ennon bues Jesus, ma vezin guisqet hac ornet euse oll vertuziou, mæs ispicial eus e humilite.

O Jesus! douç hac humbl a galon, chelaonit an hini oc'h ens bet ar vadeles da rei din evit mam hac evit squèr, ha dre he pheden distrujit em ene ar fond-se a onrgouill, ha neuza stablissit evit jamæs enni an humilite evel eur rouanes var ha zrôn.

Conrach, va ana, neuze e vezi rouanes veritabl a servich Doue.

## CHABISTR. XIV.

UN ENE HUMBL A SO SOUSCIUS DA GUZET OC'H AN DUD AR PES MA ZEO DISAC DOUE.

Un Arc'hæl digasset gant Done da gaout ar Verc'hes, en devoa roet dezi ar brassa meuleudiou, hac en devoa annoncet dezi e viga mam Done. Mæs den e'en devoa clevet gant. Mari ar pes en devoa lavaret dezi an Arc'hæl abers Doue.

Ne nne qet guelet och eo em zisques e. feçon ebet evel mam Doue dirac an dud. Dirazn en em gomporte evel pa vige eur c'hrèg ens ar gommun.

Pegnen taner benae e zoe e c'harantes evit Joseph he phried, ha peguen alies benac e parlantent assambles, james guer ne lavaras dezae var myster ao incarnation.

Pa zeuas goude-se da vizita Elisabeth, he c'hiniterv, he e'havas instrnet eus ar myster, mæs oe brnfitas qet eus an occasion-se evit e iastrni davantach, ha ne reas nemet publia he anaoudegues parfet evit an oll faveurion en devoa accordet dezi he Salver.

Mari a lèze gant Doue ar sourci da zsi da anaout publicamant, pa er c'havche abropos, ar secret pehini a yoa evithi qeu henorabl.

Oll application he speret a yoa den em gonservi pepret en humilite.

Evel-se, ene fidel, e renqit cuzet oc'h an dud ar pes ma zoc'h dirac Doue, dre ar graçou hac ar mad-oberou a recevit digantan.

Peur e ves eur somm arc'hant er muia assuranç nemet pa ves guella cuzet? Er c'hisse ive, seul vui a sourci a ves da guzet eur mad spirituel, ar graçou interieur hac exterieur, seul guelloc'h e vezont en assuranç.

Da Zone eo da zisques ar pes ma zomp.

Al liou ar c'haera a deu d'en em goll e ear an amser.

Eur faveur vras haa un henor a voue jonissa a bresanç Jesus hac e ehelaon epad ma voue var an douar.

Pa deuas da dy Mari ha Martha, houma a lavaras d'he c'hoar: *E ma (a) erruet ar mæstr, ho coulen a ra;* mæs a vouez izel er lavare.

Perac? An dud bepret dall, evel heuzet oll er goad hac er c'hic, ne estimont qet, pe memes ne gomprenont qet ar pes a zo en tu-all d'ar santimanchou, d'ar guelet, d'ar c'hlevet; ne gomprenont qet an dalvoudegues infinit eus ar faveuriou spirituel, eus ar graçou. Parlant dezo a gnement-se a zo exposi an traou santel d'ar chass, ar pez a zo a hreciussa d'ar goaperes, pa er grear eb necessite.

Speret Doue en em ro, a recever e secret,

(a) Joan, 11,

hac a fell dezan e ve peb tra secret etrezan hac an ene favorizet.

Mad eo, eme Speret-Santel, cuzet secret ar rone, secrejou Doue.

*Un den (a) ebquen choazet etre mill-all*, eur c'honfessour prudant a ell hac a dle memes anaout ho pinvidiguezou spirituel, evit ma teseo deoc'h ho lacât da brofita. En eo a zalc'h evidoc'h plaç Doue var an douar, hac evel ma tle eur minor consulti bepret e gurator, ha beza conduet dre e avizou en afferiou temporel, er memes tra eur penitant a dle dizelei avicbou e c'hraçou d'e zirectour, evit m'er c'hunduo gnelloc'h e bent ar silvidigues hac ar berfection.

Evit ar re-all, bezit dirazo evel tud honest ha vertuzus; bezit humbl, modest, agreabl, atao a garacter ingal, mæs dalc'hit serret outo dor ho calon.

Hac ho credfent memes nn neheut avancet en traou spirituel, hac ho credfent memes ar pez n'en d'oc'h qet, n'en disquezit qet dezo hac ho pezo ar bonhaur da zere'hel secret graçou Done.

Doue a fell dezan e valefac'h gant ardeur en bent eus e c'honre'hemennou; mæs ne qetun avantaeb bian gonzout bale dreizan gant nebeut a drons, evel nn den pebioi en nos a zong un tensor sioulla ma c'hell, gant aon da veza dirobet.

(a) Eccl. 7. 29.

Certen eneou devot, goode beza recevet digant Doue faveuriou particulier, a so en em gollet, evit beza songet re enno, qemeret re a gomplæsanç enno, ha laqeat bo admira dre ar re ne dlient qet bo anaont.

O Guerc'hes prodant meurbet! leun a humilite, m'o divige oc'h imitet, ho divige conservet ar speret humbl-se pebini a zoug bepret gantan; ar selerigen a aoue, sclerigen dre bebiui, leun a un disfizianç fur, ho divije disoloet fioessaou ar speret a ourgonil.

Ne oufet qet qemeret re a brecaution evit miret na vezor tromplet er vues spiritoel, ha dreist peb tra en hentchou extraordinal dre bere Doue a gundo certen eneou.

Ar faveurioo a so evel eul liqneor excellant ha celestiel pebini, oc'h e exposi d'an ear fall ha d'an avel, a ell trei er fin eu eor poezon.

Remerqout a so great penaus nu ene veritablamant ioterieur, e deus mil boan pa 'bermet Done e ves aoavezet onan hennae ena 'e graçou particulier, ha ne ves nemet he zoumission barfet da volontes Doue a goement he c'hoosolfe.

Oh! nac a dud a so var an dooar pere a so bepret oc'h en em bompadi eos a vadoberou Dooe! Pegoen disheuvel int diozoc'h-u, ô Guerc'hes!

## CHABIST XV.

### EUS A BRUDANÇ AR FEIS.

Mari a rêe reflexion var gomson an Arc'hæl Gabriel, erves m'el lennomp en aviel. Ar reflexionou-se a dene eus e humilite; dout a reent ive eus e feis.

Ar Verc'hes-se, ar hrudanta, a ouie penaus an droug speret, pehini a so naturalamant un æl a denvaligen, a ouar alies en em chench en un eal a sclêrigen. Eus a errol hac a c'haou, an diaoul, evit hor c'holl, a ra avichou evel un æl a virionės.

Mari eta a interroch an Archæl-se hac a c'hortos e respont evit guêlet hac en em accordi e rayo gant ar pes o dens lavaret ar Brophetet ens ar Messii mab Doue, ha gant ar reglennou hac ar principon eus he religion.

Ha goude m'en dens parlantet an Eal hac espliqet dezi e pe feçon e vige mam d'he Doue, Mari n'e deus mui qen reglen a gomportemant nemet ar goms eus an Eal-se, abalamour ma vel neuse eo abers Doue.

Beza e zeus eur hrudanç, eur brecantion pehini, pell dioc'h beza control d'ar feis, a servich da gundui hon ententamant, pa ves qestion dezan d'en em soumetti d'ar vertus a feis.

Ar brudanç a ra d'abord digueri an daoulagad evit en em assuri a Doue eo en deus parlantet. Assuret eur vech eo Doue en deus revelet un dra, e tleomp neuse plega hor speret ha serri hon daoulagad evit en em soumetti da gredi ar pes a lavarer deomp eus e bers.

*Arabat (a) eo credi da bep seurt speret.* Ne fell din credi eus ar pes a lavarer din, e matier a religion, nemet arpes a so conform d'ar pes en deus Doue lavaret, pe dreizan e-unan pe dre an ilis, *pehini a so (b) eur piliër immanqabl oc'h pehini e chom bepret ar viriones fermoc'h eguet un ty var he fondamant.*

Doue en deus roët moyenou da anaont ar pes en deus revelet, mæs eur vech ma vezer assur eus ar pes en deus roët da anaout, *mallos (c) dan eal memes* pehini a falfe dezan desqi din ar c'hontrol eus ar pes a so proposet da gredi gant va religiou.

Me a gred qement a zesq din ar religiou gatholiq, abalamour na zesq din netra n'en defe Doue revelet. Ha petra a so certennoc'h eguet ar pes a so lavaret gant an Doue pehini a so ar viriones memes? Qer possubl eo en em drompfen, evel ma ze impossubl e ven tromplet gant Doue, pe en em drompfe e-unan.

(a) Joan. 4. 1. (b) Tim. 3. 15. (c) Galat. 1. 18.

Enr follentes vras en credi un dra, evel lavaret gant Doue, anez ræsonion just. Hounnes a yoa follentes ar hayanet, bounnes eo ive follentes cals gristenien.

Mæs credi un dra evel coms Doue, pa ves ræsoniou ha motivon just, ne ell beza nemet eur merq eus ar furnea an huella.

Credi eb donetanç ar guirionezion revelet gant Doue, a so en em renta participant er galite en deus Doue da non pas beza tromplet.

Examina evel a reas Mari, ar religion, arauc credi, ba credi evel a reas pa voue en em assuret e zoa Doue a barlante, a so ar voyen da gaout eur guir feis ha d'he c'hreât. Mæs beza e zeus tud pere a examin ho religion e dessin da entreteni credennou faus pere a so fsvorabl d'ho viçou ha d'ho phassionou, a serr ho diouscouarn hac ho daoulagad evit na velint ha na glefint ar virionez.

Henvel int oc'h nn den da hehini e tisqueser aclær ne ra qet an bent mad evit mont d'ar guear, ha ne fell qet dezan mont dre an bent a brouver dezan beza bent e dy, abalamour ma controlier e hanchant fall.

Ar seurt tud-se a ra goab eus ar mysteriou, non pas evit desqi ar pes a dleont credi ha caret, mæs evel tud clan pere a gar ho c'hlenvet hac a glasq dre zigarezion lacaat en ho c'hostes un apparanç faus a viriones.

Pel zo, ô Guerc'hes! ne garfe caout daelou a c'hoad evit gouela ho c'horruption.

Nac a dud libertin so pere a chelaou eb-qen ar voues eus ho phassionou brutal pere a garfent da excusi? Nac a hini zo evel-se hac a uac'h e veac'h bet atao guerches, hac int hi assur eus a guement-se dré an aviel, dre vones an ilis?

Ne qet an dezir da anaout ar viriones, mæs an desir da allout continui ha justifia ho bues diregl, eo a ra dezo parlant, pe guen-toc'h Satan, pehini a bossed ho c'halon, eo a inspir anezo da barlant er guis-se; hac evit lavaret sclear va santimant, neu deus den incredul nemet abalamour ar viriones a so control d'he blijaduresou ha d'he libertinaeh.

O Mari! sicour ar gristenien, pedit Jesus da renevezi en hon amzer an effejou bursu-dus eus e oll-c'halloud var an droug-spere-jou, pere lirio ives a bossed calon an dud incredul.

Pedit-en da galmi an tourmant eus ar pas-sionou, da ziscar ha da zistroni prinç ar bed, evit ma reno ar peoc'h e ententamant hac e calon ar gristenien fall. Ha neuze ne vezo qet prudanç ar c'hic, mæs prudanç ar speret eo o c'hundno en examin ræsonabl a raint var ar ræsoniou eus o c'hreden.

## CHABIST XVI.

### Soumission d'ar Feis.

Pa eo assuret Mari e zeo Doue en deus par lantet dre voues an Archæl, e cred fermamant e c'herruo ar pes a so annoncet dezi, hao e ored eh clasq compren peuaus, eb operation den ehet, e teuyo da veza mam da Zoue.

Mar goulennas penaus e c'herruge qemenae, n'er goulennas mui pa oa assuret dezi, abers Doue, eo dre operation ar Speret-santel, dre eur miracl, e teuje da veza mam.

Mari ne reas qet evel tad Sant Yan Vadezour pehlai er gommançamant, ne gred qet an Eal pehini en assure en divige eur mab.

Mari ne c'houlen mui na penaus ar baguelse a behini e zea da veza mam, a hrenge an dud, na penaus pe e pe féçon e vige roue.

An Arc'hæl ne c'hleo qet oc'h oher qestionou, eur vech ma zeo assuret ne gollo qet he guerc'hdet.

Ne remercas qet er Verc'hes an interrogation hae ar guriosite-se pere a zisques an eneou sempl.

Dion'h-tu e pleg he speret hae ar soumet gant docilite d'ar feis.

Dre exempl Mari, en em humili, ô va ena!

soumet da ræson da virionneziou pere a zo dreist da sclêrigen : ne glasq qet compren parfæt ar mysteriou a bropos did ar feis.

Mar ho c'homprenfes, ne vent mui mysterion. Aoualc'h eo did gouzont e zint guir.

A ne alfes en effet nemet beza persuadet eus o guiriones, mar consideres ar feis pehini ho desq did gant an oll garacteriou, an oll destenniou, dre bere int bet recevet gant ar bed universel.

Incomprenabl int ar mysterion eus or religion, guir eo, mæs ar feis a golfe he merit, ma c'halge ræson an den, o explica.

*Eürus (a) ar re n'o deus qet guelet hac o deus credet.*

A zalac'ar stered batec ar viana fleuren, peb tra a zn avidout mysteriou. Ar mysteriou naturel-se, n'o c'homprenes qet, hac e falfe did compren mysteriou Doue.

Diræson eo an bini a falfe dezan guelet sclær myster an dreindet, dre exempl, pa ne gompren qet aonalc'h an traon a erru var an douar. Dre exempl, penaus e teu eur c'hreunnen da vervel en douar ha da brodui goude eur blouzen hac eur pen-id.

Arabat eo pretanti e tlefe speret an den compren an œuvrou burzudus a oll-c'halloud un Doue incomprenabl hac infinit en e berfectionou.

(*a*) Ioan. 20 29.

Doue hac en a ve Doue, ma c'helfemp guelet sclær, anaout mad e oll berfectionou?

Credi ar pes ne vel qet an daoulagad, credi ar pes ne gompren qet ar speret, a zo renta un henor parfæt d'ar virionez souveren a Zone.

Ne qet dre va sclêrigen, ô va Doue! mæs dre ho sclerigen-c'hui, e fell din burn an traon.

Ne-c'honlennit qet ebqen diganen sacrific va c'halon, mæs c'hoas hini va speret dre ar feiz.

Esperout a ran erruout en ên, e leac'h ma ho quelin faç-a-faç. Mæs en ên memes ne gomprenin jamæs antieramant ho perfectionou hac oc'h œuvrou, abalamour ma viot atao infinit, ha ma vezin eur speret crouet hac infinimant berroc'h eguet pebhini.

Me gred, va Doue, qement oc'h ens revelet din; me a gred eb er c'hompren, abalamour ne allit na trompla dan, na beza trompet oc'h-unan, eb cessi da veza Doue.

*Me a gred, (a) va Doue, mæs crevait va nebeut a feis. Cresqet (b) ennon ar feis.*

Ne allit qet revus din an donæson ens ar feis, pebini a zo sourcen an oll donæsonou nar he goulennan evel ma zco dleet. He goulen a ran diguchcoc'h dre intercession ar Verc'hes-se, pehini dre soumission ha dre verit he feis *a velas (c) oc'h en em accom-*

(a) Matt. 23. (b) Luc. 7. 5. (c) Luc. 1. 45.

*plissa enni ar myster eus an incarnation annoncet desi eus o pers.*

Roït din eur feis cren, universel, eb donetanç, eb exception abet, Doueti ne qet credi.

Mancout da gredi un articl, a zo beza heritiq bac en em zaoni, evel pa na greifet netra eus ar pez oc'h eus lavaret.

Roït din ur feis accompagnnegeat gant ar garantes, evit ma vevin herves ma credan.

Ne c'houlennan qet ar feis extraordinal pebini e deus graat d'ar Sænt ober miraclou, mæs goulen a ran digeneoc'h, va Doue, ar feis pebini e deus rentet anezo Sænt. Guerc'hes, goulennit-hi din.

---

## CHABIST XVII.

### ARDEUR, DESIR BRAS EUS UN ENE DA RECEO JESUS ER COMMUNION.

*Mari.*

VA mab, ar myster pebini a deuit da gonsideri, a all c'hoas fournissa deoc'h reflexionou e pere ne zongit qet.

*Ar Servicher.*

Pliget ganeoc'h va instrui hoc'h-unan, ronanes an én. Parlantit, ho servicher ho chelaou.

*Mari.*

Araue ma receVis bizit an Arehæl, em boa alies suppliet an evou, dre exempl an dud just a Israël, d'en em gonvertissa en eur e'hlizen douç ha da lacât da zisqen var an douar Jesus, ar just dre excelanç. Mæs n'em bige quet credet sonjal e vigen ar Vereches-se, pebini a roge d'ar bed e Salver.

Pa onen assuret e zoan gouscoode cheazet evit beza he vam, oc'h en em humilia er guël ens an dignite divin ac, ô va mab! a bebes santimanchou a religion e one penetret va enel Pebes joa a zantis n possedi va Doue ennon.

Ar memes Doue pebini a brijas en em unissa qen parfæt ganèn dre e incarnation, a zezir, va mab, en em unissa ganeoc'h dre ar gommunion.

Mæs c'hoi oc'h ens nebeot a ardeur d'e receo. Na chelaooit qet an digarezioù a fournia deoc'h ho tidallondegues hac un humilite faus, evit en em bellaat dioc'h an daul santel.

Digarezi a rit ar spont hac ar respet. Mæs ar spont hac ar respet a dle oheissa d'ar garantes, hac a dle ehqen e renta attantifoc'h hac evezientoc'h.

En em bellaat dioc'h ar gommunion dre respet, a so priva Jesus eus ar hlijador en deus da ehom ganeoc'h. An desir en deus, da veza en ho calon a leonit e levr ar pro-

verbon: *Lacât a ran, (a)* emezan, *va deliçou da veza gant bugale an dud.*

Ho fautou, eme c'hui, a so re vras evit tostaat alies oc'h Jesus, ar zenteles memes.

Mes, va mab, peguer fragil hennac e ve oc'h ene, m'ar gra e oll effort evit en em gorrigea, Jesus a deu atao d'e visita gant plijadur.

Lavaret a rit e pellait dioc'h ar gommnnion, abalamour ma en em santit indign. C'hui a dlefe lavaret: me fell din tachout d'en em renta dign, qement a ma c'hellin, da gommunia evit participa er graçou a accord Jesus d'an eneou devot pere en em unis gantan dre ar gommnnion.

Ho communionou ne dint ral, nemet abalamour ma oc'heus aon d'en em geina ha d'en em gontraign.

Aon oc'h eus rac ar ferveur habituel-se pebini a c'houlenfet diganeoc'h evit permetti deoc'h communia alies. En em glêm a rit eus a zempladures hac infirmiteou oc'h ene.

Profitit eta eus ar remed effedus, an effedussa, pehini a gavot er gommunion. Jesus a so eur bara a vues.

Jesus, en e aviel, a c'halv d'e vanqet ar re sempl hac infirm, ar re baour hac ar re dall. Anaont a ra bo miser, ho paourentes spirituel, tenvaligen ho sperot.

(*a*) Prov. 8.

Mæs lavaret a ra ive e zeo solérigen ar bed; eur vagadures expres evit soulagi ha creât ar re a dosta ountan.

Da zeziront e ve o pefe eur santeles parfæt evit communia, mæs Jesus ne c'houlen qet an buella perfection.

Ma vige bi necesser, peguen nebeut a dud a vige recevet oc'h e daul sacr, en despet d'e oll invitationou!

Pretanti e vez necesser eur zanteles parfæt e pep-unan evit communia, a zo goulen evit disposition d'ar gommunion, ar pez a dle beza ar froues eus ar gommunion.

O vont d'ar gommunion, amzavit gant lealdet oc'h indignite. Digacit, dreist pebtra, d'ar gommunion, ur burete vras a galon, ar volontes da glasq ebqen gloar Doue, hac ho silvidigues; ha bezit er resolution, ar grenva possubl, d'en em viret dioc'h ar memes pec'hejou; resolution pehini a dleac'h da gaont araue an absolven, ha pehini a dle padout.

Neuse e reot certen eur gommunion vad. Bezit memor penaus eur gommunion greatmad ne ves jamæs eb un effet mad bennac en ene.

Ma veac'h bet dre ho fidelite hac oc'h êves en em laqet er stad e pehini e falves d'ho c'honfessour ha da Zoue e veac'h evit totaat aliessoc'h ons ar gommunion, e veac'h dija avancet mad en hent eus an devotion hac ar berfection.

Un ene pahini ne deus qen desir nemet da jouissa eus a bresanç Jesus er barados, a laca be oll blijadur da jouissa anezan var an donar qen alies a ma c'hell, dre ar gommunion.

## CHABIST XVIII.

**SANTIMANCHOU A DLE CARGA UN ENE, PA BOSSED JESUS DRE AR GOMMUNION.**

*Mari.*

VA mab, pa oc'h eus recevet Jesus oc'h an daol santel ha pa repos en ho calon, imitit ar saotimanchou pere am boa pa en douguen em c'hreis.

*Ar Servicher.*

O Mari! speret an den ne all compren, teand an den ne all lavaret, Doue ebqen a anaves pere oue neuze saotimanchou ha joa oc'h ene; feis, humilite, anoudegues vad, carantes, an oll vertuziou en em bartajas ar momenchou eus an nao mis pere a basseas ar verb a Zoue en oc'h entraillou pur ha chast.

*Mari.*

Va mab, mar comprenit mad pris ar c'hraç a accord Jesus deoc'h, pa en em ro deoc'h en

e zacramant; a he senrt santimanchou eo carguet evidoc'h; a c'hui a elfe mancout a santimanchou evitan?

Er gommunion, ar c'hrouadur a so bisitet gant e grouer; ar paour gant ar roue a c'hloar; un ene affliget ha melconiet gant an Doue a gonsolation; an den, pehini nen deo nemet pec'het, gant an hini a zo ar santeles memes.

En em humiliit dirazan, meulit ha publiit e vadelezou infinimant brassoc'h eguet na ellit compren. Detestit mui-oc'h-mui oc'h ingrateriou passeet, implorit e sicourou evit an amser da zont: promettit dezan eur fidelite eternel; en em roit d'eu transport eus ar joa ar burra.

Pedit an Æles hac ar Sænt da renta evidoc'h da Jesus actionou a c'hraç, ma ve possubl, dign ens an donæson gaer a ra deoc'h.

Desirit e ve caret ha glorifiet var an douar, evel ma zeo er barados, un Doue qer mad ha qen trugarezus.

Digorit ho calon d'an oll flammou eus e galon garantezus, ha desirit beza consumet dreizo.

Offrit dezan en anoudegues eus e vad oberon, hac evit crènvât ho sempladures, an oll santimanchou ens an eneon santel pere er receo gant devotion ha carantes er memes sacramant.

Offrit dezan, dréist peb tra, ar santimanchon a bere, dre e c'hraç, e zoan cargnet, pa en em unissas guenen en eur feçon qen admirabl, dre e incarnation.

Sonjit er vertuzion eus a bere e ro deoc'h an exempl er sacramant santel memes, partianlieramant en e humilite, ha gonlennit ar c'hraç d'e imita.

Er sacramant eus an anter, a zivinite qer couls hac'e humanite a so cuzet. Ne apparis deoc'h a Jesus nemet ar pes a zesq deoc'h ar feis hac ar religion.

Goulennit ountan caret ar vuez cuzet ha dianaveact; tec'hit dioc'h an henoriou; grit oc'h actionou eb an dezir da veza guelet nac estimet.

Er sacramant-se, Jesus a so disprizet gant cals a dud, recevet gant indifferanç ha clouarder gant cals a re-all, pere a so neheut dezan, sals d'ar bed, tout dezo ho-unan.

Goulennit digantan ar c'hraç da support gant patiantet an injurion hac ar c'hontradictionou.

Chetu ase, va mab, pe a dra d'en em occupi er gommunion bac epad an deis ma ho pezo communiet hac a hed ho pues.

## CHABIST XIX.

EUS AR SEC'HOR SPIRITUEL A ZANT DARN EUS AN ANKEOU EN HO EXERCIÇOU A ZEVOTION, HAC EN AMSER MEMES EUS AR COMMUNION.

*Ar Servicher.*

Ma ho trugarecа eus an instructionou hac an avisou oc'h eus priget rei diu, ô Guerc'hes! pehini, goude Jesus, a so va recours ha va c'husul.

Mæs, ô va mam! alies, en amser ar gommunion, en despet d'ar sourci a guemeran da antreal er santimanchou mad a inspir din ar gommuniou santel eus a gorf ha goad hor Salver, va speret a va sec'h, va c'halon a-ves yen evel ar sclaç.

Perac ne allan-me neuse participa er santimanchou-se a garantes tener hac en doucder-se qeu saosibl pere a dlie beza ho partach, pa zougac'h Jesus en ho creis, hac a bere eo participaet meur a ene deyot an amser ar gommuniou?

*Mari.*

Va mab, pa en em gavit er sec'hor evit ar gommunion, en humilit hac anavezit e veritit ar stad-se dre ho pec'hejou passet; sup-

portit anezan gant patiantet evit effaci ho tefauton, mæs n'en em zigourragit qet.

Mar oc'h eus lec'h da gredi e zeo ar stad-se a brivation eur bunition roët deoc'h gant Doue, en em gorrigit. Ma ne bermet Doue ar sec'hor, an dic'hout-se nemet evit oc'h amprouf, grit eus ar stad-se eur sujet a verit, dre ho resination da brovidanç Doue.

Ar froues ens a eur gommunion vad nen deo qet necesseramant ar e'hout a gaver evit ar gommunion memes. Ar froues a dleomp da denna anezi, a so ar fidelite d'hon deveriou a gristenien.

Eur galon a ell beza tout-a-feat ha sinceramant da Zoue, peguement benac ne gafa gout sensibl ebet en traon spirituel.

Cals a eneou pere a vale gant ferveur en hent eus ar herfection, a so amprouvet dra sec'horiou en oræson ha memes pa dostaont oc'h ar banqet sacr.

Santout gout evit ar vertus, evit an exerçiçon christen, nen deo qet necesser evit beza mad gant Doue ha beza veritablamant vertuzus.

Leac'h a ves memes avechou da gaout'aon na en em abandonfe an ene d'ar faveuriou sansipl-se.

Jesus, pried divin an eneou, a voar ar pes a gonven dezo. Da zarn e ro douçderiou ha consolationon pere ne ro qet da re-all; evit

presorion pere a dle ar re-ma da adori, eb clasq ho c'hompren.

Ma ne dle qet un ene neglijant ha elouar en em c'hortos da larguentea Jesus, un ene fidel ha fervant na dle qet ive beza fachet da gaout occasion da zisques da Jesus e servich anezan abalamour dezan e-unan, ha non pas abalamour d'e faveuriou.

Na gredit qet eta e veac'h rebutet gant Doue, pa na santit nemet die'hont en e servich; mæs grit neuse fidelamant evit plijout dezan, ar pes a rajac'h ma cavjac'h gout en e servich.

Ar feis a dosta ac'hanomp guelloc'h varzu Doue eguet na ra ar santimanchou naturel.

Ar e'horf a glasq atao e eas, memes e servich Done; ar e'horf a ra d'an den clasq qentoc'h e gontantamant eguet Doue hac e c'hloar, araue pep tra.

Eur bonet see'h a zo creoc'h evit an ena bac evit ar e'horf, eguet n'en deo eur bouet boug ha delicat.

Va mab, ne glasqit qet Jeaus abalamour d'e viraclon. Clasqit Jesus abalamour da Jesus hac e cafot Jesus, ha pa n'er zantfac'h qet elasqit ebqen, va mab, clasqit plijout da Jesus.

M'ar tenit a ben da blijout dezan, oc'h eus cavet ar bonheur clasqet ha tanveat gant ar Sænt.

Ar stad a sec'hor a so eur stad pehini a ell bo renta santel, m'ar goesit profita anezan, n respont da zessin Doue varnoc'h.

Dessin Doue, pa ho talc'h er stad-se, a so ho lacât da non pas en em glasq oc'h-nnan, ha da ober evidoc'h eur bonheur bac eur merit eus e volontez vad.

Eur veach ne'h eus da ober; daou bent a so en ho tisposition, unan var behini e cavot da efa e caz a sec'het, un all var behini ne gavot qet.

O vont dre bebini bo pe ar muia merit? Va mab, sclær eo ar respont : ar sec'hor spirituel a rent an den parfætoc'h, pa ouar e supporti gant humilite.

*Ar Servicher.*

Indign a hep consolation, me en em sonmet, ô Guerc'hes santel! var ar poënt-ma, evel var ar rest, d'an oll volonteziou eus ar Mæstr divin.

Mar ro din gout ha consolation, ra vezo hinniguet; mar permet e ven er sec'hor, ra vezo ive hinniguet.

Ne c'houlennan qen consolation nemet an hini da veza fidel atao-dezan.

Eurus en em estiman da velet va c'halon privet a hep consolation, a hep satisfaction, evit heulia ar pez a blijo da galon Jesus, va Doue; eürus e vezin oc'h ober va dever eb

plijadur all ebet nemet an bini a so o sonjal er grèr evit plijnut dezan. Guerc'bes, intercedit evidon.

## CHABIST XX.

### PROFIT A DLEBR DA DENNA EUS AR GOMMUNION EVIT CAOUT EUR DOMPORTAMANT VAD.

MAM ar garantes pur, santel meurbet e zoac'h a zalec ar moment qenta eus bo puez. Mæs abaoue ma nue en em c'hrêt den ar Verb en bo corf pur, pebes avançamant neves ne rejnc'h c'hui qet e pep feçon er zanteles?

Presanç Jesus ennoc'h epad nao mis a reaz en oc'h eine impressionnu a zantelcs pere a badas epad o c'holl bues.

Bepret e conserfeboc'h ar sunch eus ar faveur extraordinal - se; betec bo c'huanad diveza, n'bn poue qen sourci nemet da glasq pep muyen possubl da zisques oc'h anaoudegues vad da Jesus.

*Mari.*

Va exempl a so eur guir sujet a gonfusion evidoc'h, va mab. Er gommunion e recevit ar memes Dnue a bep santeles pebini am bnue ar bonbeur da zuguen, ha n'en doc'h netra nebentoc'h egnet eur sant.

Eur gommunion ebqen a ve aunala'h evit

ober droc'h caout oll fervenr ar Sænt, bac ho communionou ho lez atao lach a pep tra.

Un dra hennac a refuzit bepret da Jesus, pehini ne refus nicun deoc'h eus e vadelezou.

E brezanç en ho calon a inspir deoc'h eur moment, evit guir, cals a zantimanchou caër. Ober a rit dezan promessou; mæs ober a rit evel an dud a bromet cals hac a ro nebent.

Nen deo qet evel-se e rafac'h da eur maderour bras bennac deus an douar, pehini en defe oc'h enoret ens e vizit.

Pa vezer sansibl da vadoberou eur mignon, ah! peguer prompt e vezer da zisques anaoudegues vad.

Ar garantes ne repos nemet pa e deveus cavet ar voyen da drugarecât. A mancont a rit, va mab, eus an occasionou-se a vertus a bere e profite ar Sænt, gourde ar gommunion, evit disques da Jesus peguement e c'hanavezent ar c'hraç o doa recevet enni?'

Jesus a c'houlen eur vigilanç particulier var an affectiooou eus hor c'halon, e pehini e fell dezan ne ve carantez-all nemet evitan pe abalamour dezan.

Ma taulfac'h evez aoualc'h varnoc'h, goude beza communiet, en em gonserfac'h en devotion ho poa pa gommuniac'h.

Beilla varnoc'h oc'h-unan, guell egnet na veiller var eur vad eus a behini ar gonser-

vation, eo ar preciussa, a so an assura disposition da obar mad eur gommunion-all.

*Ar Servicher.*

Guerc'hes, squêr a bep vertus, ruzia a ran e c'hars ho treid eus va lachete ha va ingratiri. Pedit Jesus ne deuio jamæs em c'halon nemet evit regli e oll affectionou, oc'h ho lacât da drei oll varzu ennan.

Ha lamo digan'en ar galon miserabl-ma, qen indign anezan! Ra grouo ennon eur galon neves! Ra royo din eur galon evel hoc'h hini, eur galon ardant, generus, leal, tener, eün, fidel dezan, evel ma zeo e galon fidel deomp.

CHABIST XXI.

EUS AR GARANTES EVIT AN NESSA.

Ne qet eb dessin, ô Guerc'hes dreist an oll guerc'hezet! e sortiit eus ho solitud a Nazareth evit an em zisques d'ar bed. Ar garantes evit ho nessa eo a ra deoc'h e c'huitaat.

Eürus an draonniennou dre bere e valejoc'h! Menezion eus ar Judee, tridit gant ar joa.

Mam dign eus an Done a garantes, a hoan an Arc'hæl en deus lavaret deoc'h ar stad e

pebîni en em gav ho qiniterv Elisabeth, ma an em hastit da vont d'he hizita.

Mont a rit gant pres, eme an aviel. Inspirationou ar Speret-santel a c'houlen beza axecutet promptamant.

Ar menezion a renqit da drenzi n'oc'h arretont qet. Ar garantes evit an nessa a c'houlen avichou heza preferet d'ar joa a gaver en exerciçou a zevotion.

Ho carantes evit an nessa nen deo qet enr garantes eus a eur moment. Chom a rit var dro tri mis e ty Elisabeth, evit rei dezi ho sourci hac ho servichou mad.

Peguen bras frouez a zantelez ne brodnas qet ar vizit-se great dre garantes evit an nessa?

Elisabeth a oue carguet eus ar Speret-Santel : Yan Vadezour a oue sanctifiet e cof e vam.

Elisabeth hac he phried a veve evel daou zen vartuzus, mæs oc'h exempl-c'hui, ô Guerc'hes! o rentas santelloc'h ha parfætoc'h.

*Mari.*

Mar carit Done, va mab, e carot ives ho nessa, evit pehini eo disqennet eus an èu, eo en em c'hreat den ha maro var eur groas.

Arabat eo deoc'h santout ebqen carantes evit ar re-all : ret eo e disques dre œuvrou.

Qement a dud affliget a so pere ho deveza ezom da veza consolet dre ho comsou! Qe-

ment a dud miserabl ha malheũrus a so pere ho deus ezom eus ho sicour hac oc'h aluzen! Done en deus permettet e vige var an douar qement a dud miserabl, evit ma en em rentchent santel dre ho phatiantet, ha c'hui dre ho servichou mad en ho andret.

Bezit prompt da soulagi ho nessa, pa ellit en ober promptamant. Pa differet, e coller atao un dra bennac eus a verit an drugares.

Na visit qet pis: roit gant an oll larguentes possubl.

Sellet pis oc'h an nessa er servichou mad pere a renter dezan, a so reculi dirac an deverion eus ar vertus a garantes, qentoc'h aguet na de ho ramplissa.

Pa na ellit renta servich d'ho nessa dreïsoc'h oc'h-unan, goulennit evitan digant re-all. Bezit e alvocat ha dirac ar re-all ha dirae Done.

Na gonsiderit qet an den ebars en nessa, mæs considerit Done en e bersonach.

Nenze piou bennac a c'houlenno sicour diganeoc'h, ne refuzot netra, rac ne falvezo qet deoc'h revus netra da Zoue.

Rei a reot evel pa rofac'h da Zoue e-unan.

Ma na rêr vad dan dud nemet o consideri ho merit hac ho c'haliteou mad, ne reor qet alies a vad dezo.

Carit, va mab, an œvrou a drugares pere a so a enep ho meno. Carit exerci ar garan-

tes evit ar re-all, en despet d'ar yenien a elfac'h da gaont evit certen tud.

Done e-unan a zesq deoc'h, dre e exempl, ober vad d'an oll dud, memes d'ar re iograta: *Roit (a)*, eme Jesus, *hac e vezo roet deoc'h*. Roit danves perissahl, ha Done a royo deoc'h, evit recompans, pinvidiguezou eternel.

Roit avisou mad d'ho nessa, evit en douguen d'ar mad pa er gwellot en douetanç var ar pes a rayo, ha Doue, dre e inspirationou, ho sicouro d'en em denna eus ho poaniou speret. Roit d'ar re affliget ha chagrinet comsou a gonsolation, hac an Done a hep consolation, dre ar c'homsou ens e c'hraç, ho sonteno en oc'h affliction.

---

## CHABIST XXII.

### Grandeuriou Doue.

Chelaouomp, o va ene! chelaouomp Mari, pehini, en he transport santel, a hubli graudenriou he Doue.

Antreomp er zantimanchon a here eo ravisset; unissomp hor meuleudiou gant e re.

Pa voe meulet gant Santes Elisabeth var he bonheur da veza mam da Zoue, en em laqeas da celebri grandeuriou ha madelezou he Doue en eur c'hantic ar c'haera, at *Magnificat*.

Glorifiomp ganthi an Autrou souveren,

(a) Luc. 6.

an Doue-se oll-c'halloudec pehini a ra, pa blich gantan, ar barsedou ar re vrassa, bac a behini an bano infinimant santel, a verit oll enorioa an douar; pehini a zisqoes oll ners e vrec'h evit discar an dud superb be distruja o dessinou ourgouillos; pehini a ziscar ar re a so savet huel, evit huellaat ar re vian pere a so dispriget bac en em aisprich; pebini a baoura ar re binvidic evit carga a vadou ar re a so en ezom hac en dienes.

Da biou, e guiriones, eo dleet ar c'hloar hac ar veuleodi, nemet deoc'hui, va Doue?

Grandeur an dud e deveus un termen. Eur c'handeur prestet eo; eur c'hrandeur fragil: dioc'h hon ideou e tepant; alies e ves faus hac en hon imagination ebqen.

Ho majeste, ô va Douel hac ho crandeur, ne ouzor qet bete egueit e zeht. Infinit eo, ho tra eo. Pep grandeur all a so obliget d'he anaout evit he mæstres.

Majeste ar brincet a finis gant ho boes. A boan e zint discaret, na songer mui enno.

Evidoc'hui, va Doue, a chom eternellamant. Ho cloar a so dreist an èn hac an donar hac oll hirder an amser.

A betra ho crouadurien a elfe en em c'hlorifia? Diganenc'h eo ar pez ho deus a c'hallood hac a binvidigues. Ne ellont netra ebtoc'h. C'hui a ell tout ebto. N'en deus nemedoc'h hac a ve bras dre natur.

N'oc'h eus ezom a zicour den evit ober ho polontezioo. Falvout hac oher a so evidoc'h ar memes tra.

Eh sortial ac'hanoc'h oc'b-nnan, e cavit ennoc'h evel en o aourcen, qement vad ha qement perfection a ell beza er gronadnrien visihl hac invisihl.

C'hui ebqen a bossed dre ho vertns divin, evel ho madou propr, an oll berfectionou, an oll guenet possuhl, ahalamour c'hui a so necesseramant hac infinimant parfæt.

An dud vras ha distinguet ne veritont hor respejou nemet ahalamour ma zint an imach eus ho majeste, ha ma zeo pliget ganeoc'h accordi dezo eul loden eus ho calloud. A hent-all, petra int-hi dirazoc'h? Ponltr ba ludu evel ar rest ens an dnd.

Peh majeste humen eta a dle en em eclipsa ha disparissa dirazoc'h, va Doue.

N'en deus a vir e hrandeur, a vir majeste nemet oc'h-hini, pa zeo guir ne all na creaqi na diminui, dre ma zeo infinit.

*O Autrou, (a) Doue ar vertuziou! piou a so henvel ouzoc'hui!* C'hui ebqen a verit oll adoration an evou hac an douar, ahalamour c'hui ehqen a so an Doue infinimant bras, an Doue atao iofinimant bras, an Doue infinimant hras e tout hac e partout.

Bras en oc'h oll œuvrou, er re viana qer

(a) Ps. 88. 9.

eouls hac er re horsudussa; er fleor eus ar parqeyer, qer eouls hac er stered eus ar firmamant.

Bras e furnes, e puissanç, e jostiç, e madeles. Ah! piou a ello jamæs, ô Doue hras! parlant eus ho crandeuriou en eur feçon dign ac'hanoe'h. Henorapla tra a ouffet da lavaret anezo, eo amsao hac anacut e maint dreist pep meuleudi ha pep expression.

## CHABIST XXIII.

### Trugarezou an Autrou-Doue.

*Ar Servicher.*

PegueMENT e caran, ô Mari! clêvet achanoe'h o celebri trugarezou an Autrou-Doue gant ar memes moues pehioi, er memes cantie, a celehr e vajeste! Peguen bras ar zantimant a roit din anezo!

M'ar cheuillan ganeoc'h ar ehaden eb'' mnzul anezo, he guelan astennet var an oll generationou, ha ne velan nieun eus ar re o deus doujanç Doue ha guement n'eo daffe perz enno.

Mar sco ar hee'berien en e goler, mar rô dezo e bunitionou ar re derrupla, n'er gra nemet goude beza esseat ho digass dre e vadeherou, hac ho gounit dre e garaotes.

An ingratiri hac an infidelite eus e bobl n'o deus qet gallet dizec'ha ar sourcen eus e vadelezou.

Digoret en deus dezo tensoriou e visericord gant an oll deneridigues eus a tad ar guella.

Promettet en devoa da Abraham ha-d'e vugale digass eur Salver d'o delivra. Qentoc'h eguet maneout d'e bromessa, en deus rost d'ar vugale, en faveur o zadou, graçou a bere e zoant indign.

Apparisset en deus var an douar ar Salver-se promettet. An dud n'ho deus qet gallet nac'h ar garantes en devoa evito.

Astennet en deus an dorn charitabl d'an oll dud malheurus. Ar bec'herien, pell dioc'h beza repuet, a so het an objet principal eus e sourci hac e visericord.

Nen deo nemet gant poan ha gant ar vrassa poan en deus en em velet abandonet gant qement a dud ingrat pere o deus preferet enl liberte faus d'an avantach ar preciussa da veza eus a nombr a vignonet hac e servicherien.

Evit disques an diveza hac ar sclæra merq eus e garantes ch muzul evidomp, eo pignet var eur groas var hehini en deus scuillet betec an diveza berad eus e c'hoad.

An dud ho deus er guelet er stad-se; er c'honsideri a reont c'hoas eb na vez touchet ho c'halon.

Ar fonitr gonscounde, pehini a diefe o bruzuna, n'en deo qet c'hoas partiet. Ar vouea ens e viséricord, ar c'hri eus e c'hoad sacr, a c'houlen c'hoas pardon en ho faveur.

Me a so va-nnan, Guerc'hes santel, un testeni caer eus e batiantet da e'hortos ear pec'her, hac eus e vadeles d'er receo.

Danvad dianqet, e zon bet digacet d'an hent mad gant ar pastor divin-se. Va dougnen a ræ var e zionscoaz, gant son, evel a seblantfe, na vigen re squis n tistrei.

Hac ancounac'haat a rin-me jamæs an deis-se e pehini va Doue, an tad tener, o velet ac'hannn-me, e vab prodig, o tistreï var an hent mad, a hocas din, am briatas, am goalc'has gant e zaelou hac am serras var boul e galon.

Peguer mad eo an Doue-se! Pa val enr galnu glac'haret hac humiliet, ne sonch muï eo barner, ne sonch nemet eo tad.

O Guerc'hes! mam an Doue-se a visericord, pehini oc'h eus intercedet evit va c'honversion, obteñit din ar c'hraç ens ar herseverançc.

C'hui a voar an nebeut a fidelite a so bet hed va bues em guella dezirou. Conservit, ereait ennon, rentit parfet, dre ho protection, an dezirou a zanteles a laca birio graç Doue em c'halon.

Ho carantes-evidon na vezo qet biannoc'h

eguet va fizianç ennoc'h. Satan, adversour va silvidigues, hac en a rafe mui evit va c'holl eguet na reont-hu evit va savetei?

Plijet ganeoc'h eta, ô ar garantezussa hac an digna eus an oll mamou! obten din-me, ho mab, ar c'heuz ar brassa var an amser dremenet, ar vrassa fidelite evit an amser brezant, eur fermder evel hini ar reyer evit an amser da zonet, hac e canin en evon, a hed an oll eternite, trugarezou ha miserieord an Autrou-Doue, hac ho madelezou, ô Mari! em andret.

CHABIST XXIV.

EUS AN ANAOUDEGUÈS VAD A DLEOMP DA ZIMQUES DA ZOUE EVIT E VADOBERSOU.

Doue infinimant mad, pehini oc'h eus aeeordet din' qement a c'hraçou temporel ha spirituel abaoue ma zon var an douar, me a offr deoc'h, evit ho trugarecaat, an oll santimanchou a anaoudeguez vad e devoue Mari evit ho madoberou, hed he bues, mæa particulieramant pa antreas e ty Zachari hac Elisabeth.

Elisabeth a roe da Vari ar meuleudiou ar muya meritet. Mæs Mari a falle dezi ec'h ananunac'haje Elisabeth an hini na davoa

recevet madoberou Doue nemet evit sonjal en be madoberour.

Mari e divige deziret clêvet an oll draou erouet oc'h o trugarecaat, va Doue, evithi hac assambles ganthi, evit an donæsonou bo poa great dezi.

N'en em estime eurus nemet abalamour an Oll-c'halloudec en devoa priget izellaat e zaouiagad var e servicheres qen dister, evit disques peguement eo bras, peguement eo trugarezus.

Allas! Autrou, pell meurbet dioc'h guelet ennon er santimanchou-se, goudè qement a vercou oc'h eus roet din eus ho carantes, ne velit ennon nemet un ingrat.

Me a receo diganeoc'h madou hac a drugareca an dud. Va afferiou o deves issu mad, hac e credan eo qement-se an effet eus va finessa ha va gouiziegues, eleac'h beza anaoudec eus bo madoberou.

Mæs ispicial, petra e zon-me ac'hanon vaunan, petra a ellan-me dreizon va-unan, pa ves qestion eus ar silvidigues? A ne sonjan qet d'ho trugarecaat, va Salver, eus ar sicouron a roit din evit caout issu mad en affer vras-se!

M'ar deus ennon un dra bennac agraabl d'ho taoulagad, n'em beus anezan nemet diganeoc'h, hac ebdoc'h ne allan'er e'bonservi.

Gant liberte, evit guir, en em sicouran

gant hu craç ; mæs o consanti da inspirationou ho craç memes, e tlean c'hoas ho trugarecaat, abalamour n'em heus ar volontes da ober ar vad, n'er gran en effet nemet dra hu sicour.

O miser ha sempladurea eus va ene! Ma c'habandon ac'hanon ho craç, petra a tenin da veza hac e pebes faziabl ne vezim me qet treinet dre va inclinationou miserabl?

Ne velan a zurete evidon nemet en anaoudegues eus va fragilite hac en actinnou a c'hraç pere a dlean deoc'h, va Doue, evit ar sicnurou spirituel dre bera ho trugares am zonten.

O va Done! na bermettit qet e teufe va infidelite d'am renta indign eus ho madoheron, na va ingrateri da ober din ho ancounac'hât.

An inclination ar vrassa eus ho calon, ô Autrou! a so da ober vad : mæs ives an ingrateri a so eus an oll viçou an hini a arrat ar muia an effet eus ho trugarezon.

Meritet em beus cant guech beza privet hivisiqen eus ho craçon : mæs c'hui a so falvezet deoc'h gounit va c'halon dre ho madoberou.

O Done! ar vadeles memes, na rezistan mui. Me vezo hivisiqen tout deoc'h. Evel ne vevan nemet dreizoc'h, ne fell din iva beza nemet evidoc'h.

Mæs grit, ô va Done! (dre hedennou va mam ar Verc'hes a credan er goulen,) grit, ô

va Doue! dre ho craç, evel ma zeo continuel va ezumou hac ho madoberou, me passein ma va bues oc'h implori ho craçou hac oc'h o trugarecaat auezu.

---

## CHABIST XXV.

### Eus ar Bisitoo hac ar Pourmenadennou.

Exempl Mari er vizit a reas da Santes Elisabeth, a dlefe beza ar reglen eus hor c'hompurtamant en hor pourmenadennou.

Mam da Zoue, ar Verc'hes humbl-ae ne c'hortos qet e ve diavancet gant he c'hiniterv Elisabeth; dre eno e condaon ar fals poent a hanor ens a veur a bersonach jalous qizidic eua ho renq, pere en em zale'h bepret huelloc'h eguet ar ra-all.

Mæs pe seurt rêson e engach Mari de ober ar visit-se? Ne ell beza nemet eur rêson a religion.

Ar guriosite, ar vanite, er garantes divoder evidomp hon-unan, pe flagorneres hac amourousdet, a so ar pen-eeus eus an darn vuia demeus ar visitou hac ar pourmenadennou a rêr er bed. Ne c'hoarvo qet er c'his-se gant ar fidellaeus ar guerc'hezet: he hizit a ra dre ar rêsonion ar re santella.

An dud vertuzus, er bizitou memes pere a

rentont ha pere ne dint consideret gant tud ar bed nemet evel custumou dereat, n'o deves qen rêson nemet gloar Doue e personach an nessa.

Ar religion, ar garantes evit an nessa, gloar Doue, chetu petra a gondu Santes Mari da dy Elisabeth. Mont a ra da un ty e pehini Doue a so anavezet ha caret. Mont a ra da ober complimant d'he c'hiniterv var ar graçou pere en deus roet Doue dezi, hac eus a bere an Arc'hæl en deus he instruet.

Mont a ra da renta hizit dezi evit beza util d'he mab ha dezi e-unan, hac evit atarda c'hoas ar c'houlmou eus an union santel a yoa diarauc entrezo.

An devotion ne zifen qet ouzomp en em acqitta eus an deveriou a civilite, mæs ober a ra o zantifia dre intantionou christen.

Evel un den, guir devot, a glasq laeât e profit e oll momenchou evit an eternite, e lèz a gostes, qement a ma c'hell, pep pourmenaden inutil, pep pourmenaden a hljadur ebqen.

Ar bisitou a gar da ober an dud veritablamant devot ha parfæt a so ar re e pere e c'hellont gouelet, ober œuvron mad; clêvet pe lavaret comson util d'ho avançamant spirituel.

Pep pourmenaden-all a zisplich deso. Ar vertus a gar en em gaout e qever ar vertus,

Pep bizit-all a so fæzus ba dizaour mames avitho. Souffr a rêr, pa na vazer qet hervez desir ar galon.

Ar sænt a laca da servichont da c'hlaar Doue, da utilite ha da avantach spirituel an nessa ha d'ho pherfection ho-unan, actionou pe draou pere enno ho-unan ne servichont da netra. Ma rafet evelt-ho ha ma vizitfet ar re-all er memes intantionou, pebes froues na denfet qet eus ar civilite-se, eus ar pourmenaden-nou-se pere a ra lod eus a gustumou an dud? Neuse e tenvafat enno mill douçder santel, diaaavezet da dud ar bed. Parlant a rafet, en eil tu hae en eguile, ens ar sermoniou a ves clevet, eus a avizou mad ar gouffesoret, ens a avantachou ar guir devotion, eus a garantez Doue, eus ar mysteriou, ar sacramanchou, evit en em instrui hae en em avanç, hac er feçon-se, dre aliou mad, en em gourachfet d'ar vertus.

Sortial a rafet anezo, non pas ar galon gonllo a bep guir mad, evel ma ves o finissa ar bizitou inoua eus ar bed, mæs leun eus ar gontantamant santel-se pehini a so partacb an dnd a religion.

Encou christen, na en em gollit mui dre ho pourmenadennou inspiret deoc'h gant an droue-speret eus an amourousdet. Na dit mui, e couls an offiçou nae e poent-all ebet, da ober ar bizitou e pere pep sell qasi, pep coms, pep gest, pep disculperes a so aur merq exterieur

eus a gorruption ho calon, a so qen alies a virou mortel pere a daul ar poeson eus an impurete e calon ar re ho cleo, hac ho quêl.

Commancit a birio, non pas ebqen da renonç d'ar pourmenadennou daogerus, mas d'ar hizitou memes inutil.

Chuazit ho tud. Gouzout a rit ar proverb : *Hentit ar gompagnunez a guerrot, hac hu pezo lod anezi.*

Chuazit eta mignonet vad, mignouezet fur; elasqit hepret gloar Doue eu ho pizitou, profit spirituel ho uessa hae hoc'h-iui oc'h-unan, ha neuse e santifiot dirac Doue ha dre Zooe hu pizitou, hac e teuot mui-oc'h-mui da veza portret hu mam ar Verc'hes.

Santes Mari, pedit evidomp-ni, pec'herien, en hor hizitou.

## CHABIST XXVI.

### Eus ar c'honversationou.

En em gass a ran a speret da dy Santes Elisabeth, en amser ma reas ar Verc'hes he hizit dezi.

Pehes gentelliou evidon eno, a vodesti, a humilite, a hrudanç, a garantes evit an nessa.

Elisabeth a auaves Mari evit mam Doue;

he c'harga a ra a veuleudiou, a vauedictionou; meuli a ra he grandeuriou; he c'homplimanti a ra var ha phrivilachou.

Mari, pell dioc'h en em lezel da vaza drellet eus a henor he dignite, a zistro varzu Doue au ezanç a roer dezi, hac a guemer ac'hano occcasiou da veuli au Autrou-Doue. Ne zianaves qet ar pez eu deus au Oll-c'halloudec greàt a vras euni; mæs eus a guement-se e reut dezan ar c'hloar; ha petra heuac ma zeo mam da Zoue, ue aucouuac'ha qet e'ªeo he servicheres.

Humilite eus ar Verc'hes, pehini a so guir ha veritabl ha u'e deus uetra eus ar vodesti faus-se a gals tud pere, diudan ar vantel pe au apparanç eus ar vertus, a guz, re alies, un ourgouill secret.

Pet den, en effet, ne refuzont meuleudiou nemet eu intantion da veza muyoc'h meulet, hac a laca ar vodesti da guzet ho vanite, evel eul liver pehini, gaut liou caër, a c'holo coat breiu.

Ar seurt tud-se a so leun auezo o-nuan ha gonllo a Zoue.

Eus a Zoue, eus e c'hrandeuriou, eus e drugarezou eu em autreteu Mari hac Elisabeth.

Leun ma zint eus e garantes, e laqeont ho deliçou da gouta ar burzudou eus e furnes, eus e huissauç hac eus e vadeles.

Pa ves donæzunuu Doue an objet unig eus hor joa, Doue a ves ive an objet unig eus hon anoudegues vad hac eus hor meuleudiou.

*Ar guinou (a) a barlant dioc'h abondanç ar galon.*

N'en em occupit, en ho conversationou, nemet eus ar bed, eus e gustumou, eus e bompou; ar pes a zisques re ne garit nemet ar bed, hac e zeo, ho calon gounezet dre e chalmou faus.

*Eus (b) ar bed e zint,* a lavar an disqib muya-caret a Jesus; *chetu eno perac e parlantont eus ar bed ha ma chelaou ar bed aneso. Ma (c) viget eus a Zoue,* e parlantchet a Zoue, pe da viana ne lavarget netra na vige herues Doue.

Ho pet sonch e rentot, e barnedigues Doue, cont eus a eur guer inutil. Pebes sujet a spont evidoc'h !

Oh! en sa nebeut a gonversationou, memes e toues an dud a ra profession da veza devot, e pere ne gresqfet qet ar gont a rencor da renta da Zoue! .

Eus a betra e parlanter communamant? Eus a draou neant, eus ar brudou a ren e toues ar bobl, a ravoderes.

Chetu eno memes an antretienou a basse evit ar re dibec'ha. Seblantout a ra a hent-all ne alfet mui causeal nemet o parlant a zefau-

(a) Mat. 12. (b) Joan. 45. (c) Joan. 6.

tou an nessa. Laiñguissa a ra ar gonversation ma na vesqer ecui un taul teaud malicius bennae, un abee hennae er re-all.

Malheur deoc'hui, pere a gus diabars ho muzellou ar poezon eus an aspic, pere ho pes atao un teaud lemmet evel flemm an aer, ha n'ho c'heus qen plijadur nemet ho tispen reputation ar re absant!

Malheur c'hoas d'an nep en em blich oc'h o chelaou!

An nep a brest, gant plijadur, seouarn d'an droug-prezeg, en em rent participant er pec'het a zrouc-prezeg, evel un hini a ro acous da eul laër da bignat en un ty, a so participant el laëronci.

Na chelaonit james gant plijadur conta defautou ho nessa, nemet goulen a raet avis diganeoc'h. Considerit evel eur c'haa a goustiañç o parlant a ehep ho nessa, nemet ne garantes bac an interest evit an nessa eo er goulenfe diganeoc'h.

O Done! nac a deaudajou malin a lanaqer bed an deis e qever eur guemeneres, eur c'hemeneer, var eur pont-canna, en un tyforn, a stal eur c'hereour, en hostaleriou hac en oll gompagnunezou a dud fæneant, pere a las ar amser, eb laza na mouga ar c'hoant divoder da zisolei plous e lagat ho nessa, eb remerqout pe o chset ar muya possubl, an treust en ho lagat ho-c'hunan!

Un taul-teand malin a las da viana tri den, an hini er ro, an hini er c'hleo, hac an hini a so scoet dreizan.

· Piou a nompro ar pec'hejou a zronc-preseg, ar pec'hejou comprenet en un droucpreseg ehqen ?

. Purvuya eo henvel oc'h un ten-canol pehini a lasfe nn infinite a dud. Henvel eo oc'h un avel foll, eur goreventen, pehiui a ravach tout en eur dremen.

Ho pet horrol oc'h pep antretien control d'an honestis. Laqit eves mad da vnsc'hoarzin pa glefot comson goloët pe disolo, comson agreabl, farceres libertin, galvet gant ar bed farceres dibec'h, mæs pere ne dint nemet langaah an droue-speret eus an impurete.

Oh! nac a dud a guës bemdes en ifern abalamour d'ar c'homson lubricl Naca hec'hejon marvel a rer bemdes en antretienou a amourousdet, en nosvezion, e stalliou an artisanet, ha qasi e partout.

O va Doue! ma n'ho pige touet ne zistrnjac'h mui ar hed dre au diluch, e cafchac'h brema qement a impurete var an douar evel a yoa en amser an den just Noë.

Mæs, fidel d'ho qer, contant eus an exemplou effroyabl oc'h eus roët eus hoc'h indignation souveren a euep al luxur, e c'hortozit gant patisntet an dud libertin pere a serr ho

daonlagad oc'h ar viriones, hac evel tnd dall ha bouzar, en em breeipit hemdes var-zu ar brazouerou eternel eus ho justiç rigolius.

Ah! qentoc'h grit dezo anaoot ho malheur; grit dezo coves gant humilite ho libertinach ha chench evit mad. Grit dezo, eus a deaudou lubric, dont da veza teaudou pur, difennourien hardis ha fidel eus ar vertus santel a burete. Grit dezo ruzia a hep apparanç eus ar pec'het vil.

A c'hui, o ene fidel! pehini n'oc'h-ens qet ar malheur da veza libertin, laqit ho eloar da hasseal evit un den dirac pehini ne gretfet qet attaqi nac offansi ar vertus saatel. Difennit hepret caus Jesus-Christ, caus ar religion divin pehini en deus revelet d'an dud, hac a enep pehini en em revolt an dud impi.

Nae a ahee a gav tnd pere en em c'halv christenien, er sermoniou, er gonferanç, er c'hatekismoul Seblantout a reont caout eur eerten elenvet pehini a ra d'ho daoulagad trelli ha guelet partout abec.

Attaqi a reont, evel leonet a furol, ar guirioneziou divin pere a gondaon ho phec'hejou mignon.

Henvel int oc'h tnd elan pere en em revolt a enep ar medicin pehini a fell dezan o pharea. Attaqi a reont ministret an Autron-Doue, ahalamour ne maint qet a-unan

gantho evit ho lezel cousqet var o habitujou fall.

Effort inutil eus an dud eb religion, eb vertus! Ahaoue oc'h-pen pemp mil bloas, ar religion a san evel eur roc'h eternel dreist ar mor eus ar blasphemou.

An tauliou mor e furol a ell ervad en em brecipita outhi, mes ne alloant qet he philat. Ar fermder eus ar roc'h-se, immortel evel e fondatour, a chom hepret eb flaich, hac an yonen pehini a sorti eus a c'hinou so dud fall en arrach, e guennao, mes coueza a ra souden hac int obliget d'he lezel en ho flom.

Ene fidel, bezit guirion en ho comçhon, modest ha rezervet pa gomsot, atao agreabl oc'h an oll.

Ho pet memes eur joa santel, un ær laouen. Ar religion a ro deoc'h an avis-se, avechou memes er c'hommand deoc'h. Mar carit eu em antreteni oc'h-unan gant Doue en ho ty, ho pezo neheutoc'h a zanger oc'h apparissa e tones an dud, pa vezo red deoc'h.

Araue mont en eur gompagnunes, pedit an Autrou-Doué da lacât *evel (a) eur c'hadran var ho muzellou*, evit na leverrot netra a fall.

Epad ma comsot oc'h ar re-all, songit eo presant an Autrou-Doue hac ho chelaou.

Parlantit ountan avechou interieurramant;

(a) Ps. 141.

lavarit dezan en ho caloo : Va Doue, grit din observi ho lezen.

Goude ar gonversation, pe e fin an deves, examinit e petra ho pe faziet gant ho teaud; gouleonit oontao pardon, mar c'hanavezit e vez'h coupabl.

Trugarecait anezan ma n'en doc'h qet.

Dra eno e c'hacqisitot ar brudanç, ar furnes-se en ho comsou, pebioi a so consideret gaot an tadou eus ar vues spirituel evel eur merq bras a berfectioo.

Guerc'hes pebini ho poue bepret conversationou qen edifiant, obtenit, obtenit deomp oll ar c'hraç d'ho c'himita var ar ar poent-ma.

---

## CHABIST XXVII.

### Eus ar guir Vignoniach.

*Ar Servicher.*

Eun *mignon (a) fidel a so un tenzor bras*, a lavar ar scritur. Ar re o deves doujanç Doue en disoloyo hac er c'havo.

An èn a roas deoc'h er c'havout, ô Mari! an tenzor precius-se e personnach Elisabeth, hac er roas ive da Elisabeth, ô rei ze'hanoc'h dezi evit mignones.

(a) Eccl. 6. 14.

Hac an eil hac eben ec'h offrit deomp an exempl eus ar harfæta mignoniach, eus enr vignoniach santel, pur ha neat dioc'h qement a gustum corrompi mignoniachou an dud.

Un benvelediguez eürus a zantimanchou, mæs a zantimanchou christen, oc'h unisse an eil gant eben. Ar c'hraç hac ar vertus a estimac'h e Elisabeth, hac a estima houma iva enoc'hui, o Guerc'hes!

Beza ho poa assambles cals antretienou. Fiziout a reac'h ho secrejou an eil d'eben. Rei a reac'h avizou a servich mad an eil d'eben.

Mæs an oll mereou a garantes a rene entrezoc'h, a yoa atao cunduet d'ar memes fin, da c'hloar an Autrou-Doue.

Elisabeth a dlie ervad santout penaus ha e'halon, abaoue ma voa unisset da galon Mari, a gonceve santimanchou c'hoas crenvoe'h a garantes evit Doue.

A c'hui, o Guerc'hes santel! a avanee qement er santeles e ty ho qiniterv, evel pa vigeac'h chomet en ho solitud a Nazareth.

Contant ho tiou en hoc'h union vad, en em zispartijoc'h eb discontinui d'en em garet. Ar vertus pehini a uniss dion galon, ne voar qet heza variant.

*Mari.*

Va mab, na esperit qet tanva an douç-

derion santel eus ar vignoniach, nemet bo c'hlasq a rafac'h en eur vignoniach vertnsus ha christen.

Tromplet e vezer bemdez er cboas eus ar vignonet.

Arabat eo rei ho fizianç nemet d'ar re a bere e c'hanavezit ar fidelite ha var religion pere e c'haller compta.

Caout a reot aoualc'h eus ar vignonet-sa commun hac ordinal, pere, a zianveas, a royo deoc'h mercou a garantes; mæs na c'hortozit qen digantho.

Ho mignonet e vezint pa ellint tenna profit ens ho tanves. Mar teuit da veza paour, na vezint mui ho mignonet.

Clasq a raint ho corrija ens ar viçon a bera an dishenor a elfe coueza varnezo o-unan. Evit ar viçou condaonet gant ar religion gristen, mæs favoriset gant ar bed, a vezint ar re guenta ous boc'h excita dezo.

Gonezit petra eo eur gnir vignon. Sicour a ra en ezom, consoli er poaniou, acleri-genna en douetançou.

Cundui a ra ac'hanomp en afferiou, lavaret dre besort hent qerzet, difazia pa vanger.

Rei a ra courach, dreist peb tra, dre e gomsou ha dre e exemplou, da ober an dever e pep tra.

Mæs ral eo caout un bevelep migoon,

abalamour pa chouser eur mignon, eo ral e clasqfet un den a religion vad, un den vertuzus.

Carit ar vad, ar religion; ho pet doujanç Doue, pehini a rayo deoc'h caout eur mignon digh ac'hanoc'h hac henvel ouzoc'h.

Cals a vignoniachou a sebłant da guenta sincer hac ardant, hac a finiss souden, abalamour n'ho devoa unisset nemet viçou.

Grit, qement a ma c'hellot, ens ho mignoniach, eur c'hommerç a exemplou mad, pere a root hac a recevot.

Ho pet evit ho mignonet an oll gomplæsanç a bermetto deoc'h ho constianç, mæs jamæs en tu-all.

Na exigit nefra diganto na ve mad ha just, ha dreist peb tra, na glasqit jamæs plijout dezo dre voyenou indign, dre veuleudiou faus.

---

## CHABIST XXVIII.

### AR FIZIANÇ E DOUE. EN EM ABANDONI D'E BROVIDANÇ.

Ar fiziançe Doue a so unan eus ar brassa henoriou a oufemp da renta d'e berfectionou. Sulvui eo general, sulvui eo henorabl dezah.

Dre ar fiziançe-se en anavezomp evit un

Done pehini a ell qement a fell dezan, hac eus a bohini ar volontes vad a so ingal d'e c'hallout.

Bez e zeo ar voyen necessær evit obten, digant Doue an oll graçou.

Mari e deus roet deomp meur a exempl eus ar vertus-ma.

An hini e deus roat deomp o lezel gant Doue ar sourci eus he reputation, a so ezmerqabl bras.

Joseph, pehini a yoa roet dezi evit pried hac evit gardien eus he virginite, a goucea eur soupçon disavantachus a Vari, pa zougue hor Salver, hac a sonch he c'huitaat.

Mari ne zisques chagrin ebet a guement-se: leun a fiziançe Doue, e c'hortos gant soumission ar moment eus e brovidanç.

Ar moment se, eo effet, a erru. Un eal a zisqen eus an èn da gaout Sant Joseph hac a lavar dezan: Joseph, mab David, n'ho pezet qet a aon da zerc'hel mad da Vari ho pried; car ar pes a zoug a so œuvr ar Speret-Santel.

Dre guement-se Joseph a so tennet a boan, ha leun a veceration hac a respet evit Mari, e chom bepret fidel dezi.

Dre guement-ma e velit, o ene christen! peguement eo avantajus fiziout e Doue ha lacat etre e zaouarn ar sourci ac'hanomp.

D'ar fiziançe Doue eo promettet ar gliz eus an èn hac an danvez eus an douar, avan-

tachou ar bed-ma ba madou an eternite.

*An (a) nep en em harp var eur vrec'h marvel, a vezo henvel oc'h ar brug* pehini a bouls eu douar sauvach. Ar sec'hor a vezo a bartach.

Mæs an hini a laca e fiziang en Antron-Doue, hac a ra e souteu anezan, a vezo henvel oc'h unan eus ar plant mad-sa pere a bouls var bord au dour.

E deillou, en abri dioc'h pep avel fall, a gonservo ho glasder hac a broduo bepret froues.

Pep tra a zoug ac'hanomp d'ar fiziang; madeles Doue, e buissang, e bromessaou, e fidelite, an ausoudegues en deus ens hon ezomou, hor sempladures hou-unan, hac an experiang a rear hemdes eus a nebeut a c'halloud an dud ha memes ens ho zreitouriach.

Ho pet eta recours d'a brovidang en oc'h oll hoaniou, pe seurt hennac e vent.

En em glem a rit ne ro qet ho Toue deoc'h a zicour en hoc'h affliction; mæs evit er rei deoc'h, e c'hortos e tigasfe ho fiziang ac'hanoc'h e c'hars e dreid, evit er gonlen digantan.

Gouzout a ra, a dra certen, ar stad trist e pehini en em gavit; ma na barlant ountan ho fiziang, e rayo ar memes tra evel pa n'er gnoufe qet.

En em lezel a rit da veza troublet ha diguraget, evel pa na va Doue ebet.

(a) Jer. 17, 5.

Allas! alies en em izigner, en em remuer, en em chagriner, epad ma tigasfe ar peoc'h en ene, nn act a fizianç e Doue.

En ho tangerou, en ho touetançou, en ho chagrinou, qemerit precautionou, impligit moyenou, goulennit avizon; mæs, araue tout, ra vezo Doue ho qenta esperanç.

An dud n'o deus a houvoar, a sclerigen, a volontes d'ho sicour, nemet e qement a ma ro Doue dezo.

Nemet ne vezo na re vras na re vian hor fizianç e Done, nemet n'hor hezo na presomptiou na disesper, mæs eur fizianç reglet mad, Doue ne vanco qet da accordi deomp hon ezomou.

Evel ma zeo fæhl an den dreizan e-unnan, er memes tra e teu crên dre Zoue, e pehini e en em fiz.

An áccidant en deus ho privet eus ar yec'het n'en deus qet sempleat puissanç Doue, pehini ehqen a ell e renta deoc'h.

Ar maro en deus lamet diganeoc'h un den pehini a yoa oc'h oll souten; mæs n'oc'h eus qet collet an Doue pehini a inspire an den-se da guemeret interest evidoc'h.

Ma carfemp ober reflexion e velfemp penans sicour Doue n'en deus manqet deomp, nemet pa omp en em rentet indign anezan, dre hor manq a fizianç en a hrovidanç a dad en hon andret.

Ar Verc'hes Varia devoa abandonet he reputation, eb en em droubli, da brovidanç he Doue, ha Doue a zigassas un eal eus an ên evit pourvei d'he reputation, e speret Sant Joseph.

Imitomp eta ar Verc'hes, o enc fidel! En hor malheur, en em abandonomp, etre daonarn Doue bon tad.

## CHABIST XXIX.

### Eus an Oboissanç.

Mari ha Joseph, o veza eus a famill ar roue David, a ya eus a Nazareth da Vathleem evit lacat scriva ho hano var ar c'hayar, erves ordrenanç August, impalaer a Rom, pehini, o falvezout anaout etandu e bouvoar, en deus ordrenet nompri a sujedi partout dre e impalaerdet.

E ve het inspiret an dra-se d'ar prinç dre guriosite, dre vanite pe dre interest, n'en examinont qet. An urs a so roet: e anaout a reont; dioc'h-tu ec'h oboissont.

Ma c'hanavesfe August ar Verc'hes Vari, e lavarfa dezi, evel Assuerus da Esther: Ne qet grêt al lezen-se evithi.

Mæs al lezen a so evithi evel evit ar re-all. Oboissa ra evel ar re-all, ha guelloc'h; car an ober a ra gant humilite, gant patiantet, eb

murmuri. Mari ne gonsider e orz ar prinç nemet bolontes Doue.

An nrz a so, dirac he daoulagad, un disposition eus a brovidanç Doue, da bebini en em soumet eb gonlen rêson.

An oboissanç ne voar qet chicana. Ar feiz vad eo he phartach.

Netra qen controll d'ar speret a oboissanç eguet ar brudanç bumen, pehini a fell dezi guelet hac examina tout.

Petra e teufe da veza an oboissanç, ma renqfe ar re a so o commandi deomp, soumetti ho ordrenançou d'an examin eus ar re a dle oboissa?

Na na verit qet oc'h oboissanç ar mæstr temporel pe an den pehini ho command, ar mæstr bras, an Doue pehini a reprezant deoc'h, a verit ho soumission.

An hini ho command ama, a ell, evit goir, en em drompla; mæs, ma na gommand netra a enep lezen Doue hac hini an ilis, an oboissanç a rentit dezan er guêl a Zoue, ne all quet beza sujet d'an errol, hac e deus atao eur merit bras dirac Doue.

Doctrin ar Sænt a zesq penaus eo avantajussoc'h ober traou bian dre oboissanç eguet ober traou bras dre hor bolontes hon-unan.

Ar furnes faus eus an dud a insult ar simplicite bumbl eus ar c'halonou oboissant. Perac? abalamour ne vel netra er pez a zel ous Doue.

Mæs petra ra harnedigues an dud d'an hini a guemer an sviel evit reglen eus a varnedigues e-unan?

Pep obnissanç ne deus qet a verit.

Ma c'hoboissit ebqen abalamour da galiteou mad an hini a gommend, o c'hoboissanç a so naturel, ha Doue n'he recompanse qet, abalamour neo qet dezan e roit an enor.

En oboissanç memes pehini a bratiqer abalamour da Zoue, an em gaff alies meur a zefaut, meur a imperfection pere a lam digantbi eùl lnden eus he pbris hae eus ha merit.

Oboisse prompt ha gant joa en trauu a blicb deomp, a so qentoc'h ober hor bolontes bon-nnan eguet n'en deo ober bolontes ar re-all.

En em zatisfia a rear neuze qent evit oboissa.

An hini a su guir oboissant, ne zale qet da oboissa, ne vurmur, na n'en em glem jamæs a enep an hini a gommand.

Ar sperst Santel a zesq denmp peaaus e *rencomp (a) beza soumetet d'hor mistri gant pep respet, nonpas ebqen dar re a so douç ha moderet, mæs c'hoas d'ar re o deus un humor fall.*

Caont a rafet an oboissanç æssoc'h, ma gonchfet uebeutoc'h en den da behini es'h

(a) Pet. 2. 18.

nboisser, eguet e Done, ahalamonr da bebini e tleer oboissa d'an den.

*Ar (a) victor a so assuret*, a lsvar Done, *d'an den oboissant.*

Ar volontes propr a so eur sourcen a zizurzou hac a egaramant.

An oboissanç, o tesqi deomp santifia bor bolontes hon-unan, ne all nemet espern menr a fant ha maur a anqen, ha meritont deomp graçou mad an Antron-Done.

Gnerc'hes, obtenit d'ho servicher indign, ar c'hraç ds oboissa prompt ha gant joa d'an nll nrzon eus e superioret, memes d'ar re gnntrolla d'e inclinationon e-unan, nemet pa vezo control o urson da lezen bo mab Jesus, hor Salver.

(*a*) Prov. 21. 28.

FIN EUS AL LEVR QENTA.

# IMITATION
# AR VERC'HES VARI,

VAR MODEL

IMITATION JESUS-CHRIST.

## EIL LEVR,

*E pehini e considerer ar vues hae ar vertuziou eus ar Verc'hes santel, abaoue guinivelez he mab divin e Bethleem betez an amser e pehini er guelas o ret e vues evit silvidigues an dud, var memes Calvar.*

### CHABIST QENTA.

Bonheur ar er baoue.

*Ar Servicher.*

Consideri a ran gant plijadur, ô Guerc'hes santel! ar peoc'h parfæt e pehini e ma ho calon er c'hraou a Vethleem, e pehini e laqeit Jesus er bed.

Ar revus disprijns a so great deoc'h e Bethleem, pa ho c'heus goulennet logeis, nen deus qet troublet peoc'h oc'h ene.

Rouanes an Æles en em vel gant joa e

toues pastorat paour. Mam ar mæstr eus a bep sæson en em vel bac en em hlich en eur c'hraon, exposet da rigol an amser ar yêna.

C'hui a yoa contantoc'h mill guech, er c'hraou-se, eus ar stad a vizer e pehini bo læzet, eguet na voa tud pinvidic Bethleem a creiz ho frosperite.

*Mari.*

Desqit dre eno, va mab, an nebeut a istim a dleit da oher eus a vadou an douar, ha m'ar doc'h privet anezo, desqit caout istim evit ho stad.

Ar beaurien, en effet, hac hi a ell an em gonsideri evel malheurns, pa sonjont penaus Jesus a so fslveset dezan e vige paour e vam; n'en devige e-unan evit cavel nemet eur c'hraou paour ha paour bras; ha *n'en (a) devoa qet*, epad e vues; *a andrèt da reposi*, hac o vervel, n'en devoa evit guele nemet ar groas.

N'en deus qet choazet e Ebestel etoues ar re binvidic ha savant, mæs e toues ar re baour hac ignorant.

D'ar heaurien priocipalamant éo deut da annonç ar e'helou mad eus an aviel. Caret a ra ar heaurien hetec lavaret e considero *evel (b) great dezan e-unan*, ar pes a refor evitho.

Ar re binvidic a zisprich ar re baonr. Mæs

(*a*) Luc. 9. 58. (*b*) Math. 25. 40.

ar memes Doue pebini a lavar *malheur (a) d'an dud pinvidic*, a c'halv ar beaurien *d'e (b) vanqet sacr.*

*Eurus*, (c) eme Jesus, va mab, *eurus ar re baour a speret, car rouantelez an evou a apparchant outho.* Comsou pere a sell ous ar baurien pere a gar ho phaourentes, evel ma sellont ive ous an dud o deus danves, mæs oc'h pere ne qet re stag ho c'halon

Ar beaurien a dlefa eta consideri ho c'hoodition, non pas dre ar pes a brezant a vil hac a zisprijabl e santimant ar bed, mæs dre ar pes a ra deomp an aviel da anaout a vras hac a brecius er baourentes.

Nan deus paour ebet, m'en defe feis, ha ma consultfe e religion, pehini a garfe chench e stad gant stad ar re binvidic hac ar re eürus erves ar bed.

Va mab, en abondanç a zanvas en em atagner oc'h an douar, ec'h anconnac'haer ar beden, ao tentationoo a so crèn, ar pec'hejou a so commun.

Dezirout an danves a so dezirout ar pes a so nossussa d'ar silvidigues.

Inutil eo beza destomet madou bras hed ar vues; da henr ar maro e renqer ho dilezel; da beur ar maro, ar vad a ves great evit Dooe a chom ebqen, hac ar stad a haouren-

(a) Luc. 6. 24. (b) Luc. 14. 21.
(c) Mat. 5. 3.

tes a fournis cals a occasionou da bratica ar vertus.

An den pinvidic a behini e parlant deoc'h an aviel, *a voue (a) sebeliet en ifern*, abalamour m'en devoa bet re en e eas, re zeliçat, eb caout sourci da ober cals a aluzennou d'ar beaurien, memprou Jesus, va mab; hac ar paour Lazar, pehini en devoa dispriset, a oue douget, goude e varo, dre zaouarn an Ælés, etre divrec'h Abraham.

*Ar Servicher.*

Guerc'hes, va mam guer, desqet oc'h eus din, dre oc'h exempl ha dre ho comsou, penaus ar baourentes a so preferabl d'ar binvidigues.

Grit ma laqain heviziqen va c'halon d'en em staga oc'h madou an ên, oc'h Doue, ha n'am bezo nemet disprijanç evit madou an douar.

Pinvidic aoualc'h eo an bini en devezo graç Doue er bed-man bac e c'hloar er bedall.

Adieu a lavaran eta da viqen da bep affection diregl evit pinvidiguezou an douar.

Obtenit din, ô mam dener! caout va c'halon distag dioutho, ha pinvidic e graçou Doue, evit m'am bezo c'hoas an hevelidigues-se ganeoc'h ha gant Jesus, va Salver. Evel-se bezet great.

(a) Luc. 16. 22.

## CHABIST II.

### Eus ar baourentes a oalon.

*Ar Servicher.*

Petra n'ho poue-hu qet da soufr en ho paourentes, ô Guerc'hes, mam Doue! Mæs n'e rejoc'h qet, evit qement-se, an disterra clem.

Evel-se an dud n'ho devoue qet ar sonch d'ho soulagi.

Mæs penaus e c'haljoc'h chom eh disques da Jesus ar rigol ens ho stad! Mam Doue n'he devoa nemet parlant, he mab n'en devoa netra da refus dezi.

Eur goms ehqen ho pige lavaret, enr sin bo pige great da Jesus, ha dioc'h-tu an Ælez a vige deuet d'ho servicha ha da fournissa deoc'h an oll siconron necesser.

*Mari.*

Va mah, pinvidic aoualc'h e vezer, pa bosseder Jesus.

Un ene a behini Done a so ar mad nniq, ne vel nemet gant dismegance ha yenien madou ar hed-ma, hac a gonsant, a volontes vad, beza paour.

Me a vele Jesus, roue an evou, mæstr ar

bed, pehini, a biavidic me zeo dre e galite a Zoue, a so en em c'hreat paour evit pinvidicaat an dud dre e baourentes.

Me a laqea va gloar d'e imita.

Eurus ar re a so paour a galon hac a volontes vad, pere, oc'h imita ar sqer divin-se, a renonç da vadou ar bed-ma evit sonjal ebqen da acquisita pinvidigwezou earantes Jèsus ba madou ar baradòs!

Eurus int m'ar dint henvel ous Jesus, m'ar souffront evellan effejou ar baourentes, ha mar ho deus ho c'halon tout-a-feat distag dioc'h an arc'haot hac an danves, a bere e tes ganto an usach var an douar!

Mæs meur a hini eus ar re a so paour, a so pell bras dioc'h ar berfection da behini e zint galvet, dre o stad memes.

Calon ar beaurlen-se a so alies qer stag oc'h ar madou dister pere a ellont da bossedi, evel oc'h ar madou bras, ma vent etre e daouarn.

A lavaret a eller e zoar paour evit Jesus-Christ, pa zesirer eaout commodite ar re binvidica memes?

Jesus, ganet paour e Bethleem, bet paour e Nazareth, maro paour var ar groas, ha qement-se tout dre e choas hac e volontes vad, a diefe beza sqer an oll gristenien.

Mæs, dreist peb tra, pebes consolation evit ar re a so ganet paour. Pebes exhortation,

pebes qentel evitho da chom paour a speret hac a galon !

Pebes condaonation evit an dud nobl, ar brincet, ar baysantet pinvidic, pere a ra ho Doue eus ho arc'hant, ha pere a ves inconsolabl, pa gollont anezan.

Ar Speret-Santel n'en em drompl jamæs, ha ne ell qet bo trompla.

Lavaret a ra da lod ebqen eus an dud, abandoni ho danves, en em deona er c'houenchou, ober vœu a baourentes ; mæs d'an oll dud, d'ar re binvidic ha d'ar re baour, *e c'hourc'hen (a) distaga ho c'halon diouc'h danves ar bed-ma.*

Doue ne ell qet rei e galon da un den pehini a so re stag e galon oc'h madou an douar.

Na zezirit eta, va mab, madou ar bed-ma nemet e qement a ma zint necesser deoc'h evit en em antreteni ha beva.

### *Ar Servicher.*

Oh ! pegner parfet e veu-me, ô Mari ! ma na zezirfen qet madou perissabl ar bed-ma, ha ma en em c'hrafen paour a volontes vad, memes e creis va danves.

O Guerc'hes santel ! ne bermetit qet d'am c'halon dezirout qen pinvidigueaou nemet hourmes. Amen.

(*a*) Ps. 16.

## CHABIST III.

### Eus ar garantes evit ar paour.

*Mari.*

Va mah, earit ar beaorien, profitit gaot plijadur eus an oll voyenou pere ho pezo d'o soulagi en o phoaniou. Er c'his-se en em zisqoezot ar guir grouadur a Zoue, pebini, en e levr sacr, en em c'hra alvocad ar beaurien, pebioi ne ro qet ebqeo ao avis, mæs ar gourc'hemeo da guir aluzen d'ar guir haour, pa vezer capabl d'e ober.

*Ar Servicher.*

Hoe'h exempl, ô Guerc'hes santel! a deu ama c'hoas da zouten hoe'h instructionou.

Unao eos ho servicherien vrassa, Sant Bonavantur, a lavar deomp penaus ar beaurien a hrofitas eus ar prezanchon caer a reas an tri roue da Jesus, prest goude e c'hinivelès.

Seblantout a rêe e vige natorel deoc'h oher usaeh anezo evit en em denna eus ar haonrentes vraa e pehini en em gavae'h e Betbleem; mæs ar stad-se a viser a yoa agreabl d'ho calon dre an bevelidigoes a roe deoc'h gant ho mahic Jesus.

Er preferi a rejoe'h d'an ezamaut bo pige gallet en em brocuri. Falvout a reas deoc'h chom en dienes hac en eur stad dianavezet, e pebini ar brovidanç, peguement beunac ma zoac'h a lignez ar roue David, eu devoa great deoc'h guenel.

Exempl admirabl a baoureutes volontier hac a garantes, er memes amser, evit ar beaurien, pa zeo guir e rejoe'h servichout d'o zoulagi, presancbou ar ronanes, a bere ho pige gallet douçaat ar rigol eus bo paourentes oc'h-unan.

*Mari.*

Va mab, ar guella usach a elfet da ober eus an abondanç, eo soulagi ar paour.

Mar hoc'h eus danves, bo pet memor mad penaus providanç an Autrou-Doue, oc'h e rei deoc'h, eu deus hoc'h etablisset d'o distribui d'ar re a so dibourves anezo.

Na imitit qet au dud pinvidio avaricius, pere a zale'h atao ho entraillou serret oc'h an ezomou eus bo breudeur hac ho c'hoarezet paour, bac a so guell ganthe bo guêlet o perissa gant ar viser, eguet n'en deo discregui eus a un dra benuac evit réi dezo.

Ne sonjont nemet da zestnm tenzoriou er bed-ma : mæs dont a rayo ar moment e pahini, o passeal eus an amser d'an eternite, *e tunint (a) evel eus a eur c'housq bras hac e kavint ho daouarn goullo.*

(a) Ps. 75. 6.

Bezit henvel, va mab, oc'h au dud-se pinvidic pere a so charitabl ha truazus, en em c'hra tadou ha mamou ar beaurien, ha n'ho deves qet a aon d'en em reuta paour, o cresqi ho aluzennou.

Nac a venedictionou e recevont var an douar! mæs nac a venedictionou preciussoc'h a recevint-hi digant Jesus en e varados!

Alies an Autrou-Doue a rent dezo er bed-ma memes, ar pes o devens roet a muioc'h eguet ar pes o devens roet d'ar paour abalamour de Zoue.

Ar pes o devens da c'hortos digantan en e varados, a vezo ingal d'e bromessaou.

Hac ho deffe serret ontho o-unan an tabarnaclou eteruel, dorojou ar barados, e c'hallont c'hoas ho digueri dre an alozen, pabini a servicho da brena ho phec'hejou ha da zisposi calon an Autrou-Doue d'ho phardonui dre an absolven.

Corneill, commandant a gaut den, a hebini e parlant Sant Lucas a actou an Ebestel, en devoue ar bonheur da veza christen ha pardonat eus e oll bac'hejou dra vertus e aluzennou.

Va mab, considerit eta evel un dever evidoc'h soulagi ar beaurien.

Mar oc'h eus cals, roit dezo cals : mar oc'h eus nebeut, roit dezo nebeut.

Na chelaouit qet au avariçdet, an usuilla-

res, pehini ne lavar jamæs e ve destumet aoualc'h.

Permettet eo deoc'h espern nn nehent ho tanves; mæs na vezit na çalet en andret memprou Jesus, nac usuiller.

Ar guella espern a rafac'h ens ho madon eo ho lacat etre daouarn ar paour. Eno e c'hallit destum nn tensor pehini ne vezo ravaget na gant ar mercl na gant ar prenvet.

Da heur ho maro, er c'havot eno, eaër-oc'h-caëra dre ma creseot oc'h alnzen.

Mæs lsqit eves na rafae'h oc'h alnsen evit beza goelet ha meulet gant an dud.

Mar deo possubl, grit hoc'h alnsen d'ar paour evel pa na oufe qet ho torn eleis petra a ro ho torn deou, ha Done, evit pehini eh-qen ho pezo-hi great, ha pehini a vel er secret, a hublio dirac an oll hoc'h œuvrou a drugares hac ho recompanso hed an æternite, a vad infinit, e plaç ar madon perissabl ho peso bet distrihuet ar bed-ma d'ar heaurien, dre garantes evintan,

## CHABIST IV.

### Necessite hac avantach ar veditation.

*Ar Servicher.*

Caaou a Vethleem, repetit deomp-ni ar pez a rojoc'h da entent da Vari, pa deuas ar bsstoret da adori Jesus, pe qentoc'h, Guerc'hes, mam Doue, ar pes a occupas ac'banoc'h neuze.

*Mari.*

Va mab, ar guel estonus a un Doue crouadur bian, asteonet var un tam plous, ha mailluret, a oue evidon eur sourcen infinit a reflexionou mad.

N'en em squizen qet o vedita ar myster bras-se a garantes un Doue incarnet.

Ar pes a velen hac ar pes a gleven en em imprime bac a læse mercon doun n goelet va c'halon ha va speret.

Admira a rean c'boas muioc'h eguet ar bastoret, ar bursud a zeue d'en em ober. Oll buissançou va ene, va ententamant, va bolontes, va memor a yoa oll occupet eus an ohjet bras-se.

Ac'hano, eus ar reflexionou-se e teue mil affection dener pere a sortie continuellamant eus va c'halon : ac'hano ar meuleudiou hac

ar venedictionon pere ne cessen da rei d'an Oll-c'hallondec.

Mar fell deoc'h, va mab, beza tonchet ens ar guirioneziou caër ha divin eus ar religion, e renqit en em occupi anezo a zèvri bac o medita gant attantion.

Feis an darn vuya eus ar gristenien n'en deo languissant hac evel morgousqet en ho c'hreis, nemet abalamour ma neglijont e antreteni bac he c'hreaat dre ar veditation, evel ma c'hantretener ha ma cresqer an tan dre ar c'heunend a laqear ennan.

Nac a grimou hac a zizursou var an douar! Ar pen-causa guement-se eo an anconnac'ha eus ar guirionezicu eternel.

O vedita alies var an ifern, an eternite ens an ifern, var bonheur eternel ar barados, var garantes Doue evit an dud, var hassion Jesus-Christ, var ar *gredo*, var gourc'hemennon Doue, re an ilis, ar sacramanchou; var garantes Jesus evidomp, ispicial e sacramant an auter; o vedita var an traon-se oll, dioc'h ar mintin particulieramant, pe da viana e poent pe hoent eus an deis, eo e c'hanavezer Doue bac er zervicher.

Dre ar reflexionon-se e veler scler an neant eus an traou crouet, hac e zeus bet meur a hini-pere a so en em reutet sænt, oc'h en em zistaga a galon dioc'h pep tra hac o rei o oll garantes d'ho c'hrouer.

En exerciç santel eus ar veditation eo e tesq ar sænt, ar guir eneou fidel, estimout ar vertus ebqen, ar pes ebqen a brocar dezu mui a garantes evit Doue, ha dre eno, mui a esperanç da c'hounit ar barados.

En oræson en em blich an Autrou-Doue, o parlant calon oc'h calon gant an den.

Dre an oræson, dre an desirou ardant a union gant Doue, en em blich bon tad celestiel oc'h allumi ennomp an tan pur, ar flammou divin eus e garantes santel.

Na bassvit qet eta, va mab, deves ebet eb maga 'hoc'h ene gant nnan henac eus ar guirionezion-se a zilvidigues. Evel-se e tesqer beza santel.

Na en em excusit qet, evel cals a re-all, abalamour n'oc'h eus qet a amser da chom evel-se da sonjal ha da vedita. Ne qet an amser a vanq da zen, mæs ar volontes vad.

Evit lavaret just, n'oc'h eus nemet un affer da ober var an douar, affer ho silvidigues.

Jesus, ar virionez eternel, bon assur eus a guement-se.

Errnet e ty Martha ha Mari, dion c'hoar Lazar, Martha ne guemere repos ebet o prepari pe a dra da zigmeret hor Salver, ha Mari, he c'hoar, a chome assidu azezet e c'hars treid Jesus, u chelaou e gomsou hac oc'h o medita.

Martha en em glemmas eus e c'hoar Mari,

pehini e leze da ober tout al labour. Mæs Jesus a zifennas caus Mari, he phreferas da Vartha, eb blami gonscoude houman.

Mari, eme Jesus, e deus choazet al loden vella, pehini ne vezo qet lamet digantbi, ha c'hui, Martha, a zo re droublet ba re occupet eus a draon pere e basse hac a heris. N'en deus gouscoude nemet nn dra necesser, ar silvidigues, medita guirionezion ar religion evel a ra bo c'hoar Mari.

Bemdez, va mab, e cavit amser evit ober reflexion mad var ar pes a sell hoc'h interest temporel; ar marc'hajou, ar foariou, labouron an douar, ho micher. Mæs a beza e zeus interest ebet a vrassoc'h consecanç eguet nen deo interest an eternite?

Na zigarezit qet hoc'h ignoranç var snjet ar feçon da vedita. Piou eo an den ne ra qet a reflexion bemdez var ar pes en deveus guelet, clêvet pe santet?

Dre exempl, gnelet e qear un histrion, eur c'hoarier bennac. Chom a rit a hân da sellet ountan; laqât a rit evez oc'h ar feçon ma ra e droyou paa-pass, e droidellou fin, e arvezion. Qemeret a rit attach oc'h an traouse; imprima a rit doun en ho speret ar pez oc'h eus gnelet, ha pell goude e contit anezo da eur mignon pe da dud ho ty.

Livirit din a ne elfac'h qet ive bemdes, dioc'h ar mintin, pe var an deis, pa veac'h

oc'h-unan, ha ne elfac'h qet qemeret un article bemdes eus ho *credo?*

Goude-se, pa ve eshu ganeoc'h oll articlou ho *credo*, o qemeret unan pe zaou bemdes, a ne elfac'h qet ober ar memes tra eus a c'houlennou ho *pater*, eus a c'hourc'hemennou Doue ha re an ilis?

Ya bemdes, va mab, e tleit qemeret eur c'hart-heur mat da vedita ar bloaveziou eternel, ar pes a ranqer da c'houzout, da gredi, da ober evit beza salvet.

Deis ar varn, meur a baysant gros en apparanç a rayo mez ha confusion da zoctoret var ho meuo. Perac? abalamour m'o devezo bemdes meditet gant humilite ha gant simplicite var eur poënt benac eus ho religion.

Ho c'halon a vrillo, deis ar varn, e faç ar bed-oll, dre ar mein precius, ar perles eus a c'hraçou Doue, pere ho devezo destumet dre ho sourci da ober meditation.

Sant Isidor, labourer douar, a gondaono un infinite a gristenien, pere gant nebeutoc'h a occupation, o devezo gouscoude manqet da sonjal en traou eternel.

Bemdes eta, ô va mab! grit evellen. En em laqit d'an daoulin ha livirit: M'oc'h ador, va Doue, ama presant. Pardon a c'houlennan ouzoc'h eus va oll bec'hejou *(confiteor)*; sclerrait va speret evit ma velo er vad ar

virionez e zan da vedita. Jesus, va squer e pep tra, va oll esperanç, va c'harantez, sicourit ac'hanon da ober meditation.

Neuse laqit ho speret da sonjal en un dra benac a vad, evel ma zeo an articl qenta eus ho *credo*.

Petra sinifi ar guer-ma : me a gred? Me a so sur, abalamour ma zeo Doue en deus er revelet deomp oll.

Me a gred petra? Un Doue. Petra eo un Doue? Eur speret pur infinimant parfæt.

N'en deus nemet un Doue; ne all beza nemet unan, abalamour ne ve mui infinit, ma ve un all ingal dezan.

Petra eo an tad? Ar c'henta person eus an drindet.

Chetu euo ar gommançamant eus a vyster an Drindet : un Doue e tri pherson, an Tad, hac ar Mab hac ar Speret-Santel. Jesus, ar virionez memes, en deus el lavaret diu en e aviel.

Va Doue, e me c'hui, me a gred var ho qer, eb he gompren parfæt, ar myster qentama eus va religion.

Me a gred e Doue an Tad, crouer an èn hac an douar.

Ya, nen deus den capabl da ober traou qer parfæt ha d'ho zenna eus an neant, nemedoc'h, va Doue. C'hui oc'h eus va c'hrouet evidoc'h, evit ho cloar.

Pedit neuse an Autrou-Doue da gresqi ho credeu : Autrou, erêvait va feia. Ar c'homsou diveza-ma a zalc'hot doun en ho memor evit repeti alies var an' deis, hac e servichint deoc'h da voqet spirituel, a behiui e saourot alies ar c'hues mad en hoe'h ene.

*Ar Servicher.*

Guerc'hes, guir vam an eneon devot, a bere e clasqit ar guir interest spirituel, e c'hars ho treid e qemerau ar resolution da vedita hemdes, dre oc'h exempl, ha dindan ho protection, eur virionez bennac eus va religion.

---

CHABIST V.

Observi lezen Doue.

Mari e devoa concevet Jesus dre operation ar Speret-Santel. Deut e voa da veza mam, eb cessi da veza guerc'hes.

Guiniveles he mab n'e voa servichet nemet d'he renta purroc'h. Lezen ar burifieation ne alle qet sellet outhi, pa zeo guir ar lesen-sa a voa etablisset evit ar groagues commun a Israel, pere a voa sujet d'ar pec'het, hac aneso e c'hallet lavaret ar pes a lavare David : Va mam e deus va c'houcevet er pec'het.

Gouscoude Mari, peguement benac, dre he santeles, ne voa qet comprenet dindan al lézen eus ar hurification, a falvezas dezi he observi. He observi a reas memes qer mad, ma ne basseas poent ebet eb he heuilla fidelamant.

Exempl Jesus, pehini a yoa falvezet dezan en em soumetti da lezen ar circoncizion eb necessite hac ebqen evit rei exempl vad, na hermettas qet da Vari oher uzach eus an exception a etablisse he santeles evithi. Hac oc'h pen, al lezen ne barlant a exception ebet. Evel-se Mari a oboiss dioc'h-tu hac eb digarezi netra.

Seblantout a ra ive penaus, o presanti he mab ebars en templ, erves al lezen, e confonte anezan etoues ar hugale-all.

Mæs al lezen a lavare penaus ar mamou a bresantche en templ ho hugale æna.

An tad celestiel a zisquezo, pa blijo gantan, gloar Jesus; Mari ne sonch nemet da obnissa.

Exempl capabl meurbet da gonfonti hon lachate, pa ves qestion da obossa da lezen Doue, hac an digarezou væn pere a glascomp evit en em zispansi eus a un oboissanç pront ha fidel.

Estranch eo, e revusfet d'an Autron-Doue eur soumission pehini a exiger digant ar re a so a zindannomp.

Poultr ha ludu ma zoc'h, e credit lavaret

d'ar brassa ens an oll vistri, da Zoue memes, pénaus ne onfac'h qet ohoissa dezan, penaus al lezen a c'houlen re digant ho sempladnres! Pebes insolanç, pehes hardiziegues, pebes mez! Caout a rer servich Doue re bouner, petra benac ma lavar deomp e zeo douç ha scan! Ac e preferer dezan servich ar bed, peguen cruel henac e ve.

Evit oboissa d'ar hed, e roér dezan ar pes a so a breciussa, ar flenr eus an oad, ens ar speret, ens an nerz, eus an talanchou, an deneridignes eus ar galon. Evit an Autrou-Doue, e testiner dezan an amser da zonet evit oher e volontes; da lavaret eo, e c'hesperner evit Doue al ly eus a vloaveziou ar vnes, enr restat henac a zantimanchou, ar pes a rayo ar bed faè varnezan hiviziqen.

Bemdes, evit plijout d'ar bed, e snger evel tud dall d'be fallaziou, d'he c'hiziou ridicul, ha pa ves qestion da blijout da Zone, d'ar mæstr-se qer mad, qen dign eus hon oll garantes, pa ves qestion da ohoissa eh digares d'e lezennon, e caver au dra-se re galed, pe memes e clasqer résonion da bellaat divarnomp ar bec'h-se, qen ponner. Mar eh em ehelaouit oc'h-nnan pe m'ar consultit tud ar bed, arauc ohoissa da Zone evel ma zeo dleet, ne ohoissot jamæs, pe n'er greot ne-met gant muzul, abalamour lezen Done a ao contrel d'hoc'h inclinationou ha da lezennou ar bed.

N'en deo qet ar e'bic nae ar goad a renqer da gousulti pa ves qestion a lezen Doue. An natur ne all nemet hon douguen da goueza el leziregues, hac ar bed nemet d'eu em revolti.

O Mæstr sonveren! pehini ebqen oc'h eus gnir da gaont eur volontes, eh n'or befempni guir da c'houlen ouzoc'h rèzon eus ho polontezion, *digorit (a) va c'halon d'ho lezen. Ho (b) comsou, ó Doue! a so ar justiç hac al lealdet memes.*

Grit dezo coueza em c'halon *evel (c) ar glis.*

Ho prophet, David, a lavar sclear deomp, en nnan *(d)* eus e ganticou divin, penaus ua abondanç a heoc'h a so partach ar re pere a gar ho lezen hac e observ.

Lavaret a ra deomp e ro ar furnes d'ar re simpl a galon, e cundu d'ar gnir bonhenr, e chasse an dristidignes eus ar galon, hac e tissip teuvaligen ar aperet, a zeo consideraploc'h eguet an aour hac ar mein preciua, e zeo donçoc'h egnet ar mel an douça.

O va Doue! e presanç Mari, ho mam, me a dou observi ho courc'hemennou.

Dre bedennon ar vam deuer-ae eus an oll hec'herrien, ha va fedennou va-nuan, eu hano Jesus, pliget ganeoc'h ereaat va resolution.

(a) Mala. 2. 1. 4. (b) Ps. 118. 142.
(c) Deut. 32. 2. (d) Ps. 118. 142. It. seq.

Me a observo bo lezen, va Doue, betec va huanad diveza, eb digares fall ebet.

Ho lezen, ô va Autrou ha va C'hrouer! a so hac a vezo, em santimant, un heritach ar c'haera pehini a fell din conservi gant ar brassa sourci. Anezi e ran evit jamæs ar sujet eus va oll joa.

## CHABIST VI.

### Eus an exempl vad.

Mari a observ lezen ar purification, evit non pas reï eur sujet a voal exempl d'ar Judevien, pere ne ouient qet e zoa guerc'has.

He observi a ra evit reï da Joseph, he phried, an exempl aus ar barfæta obeissanç qer couls ba-d'ar re an divige Doue instruet eveltan eus a vyster he guerc'hdet.

Na chomit qet eb ober an dra da behini ne veac'h qet obliget, mar guelit er vad e va qement-se un occasion a voal exempl.

Hac a renefet memes quitaat un exerciç a zevotion an agreapla deomp, ne dleomp qet mare'bata.

Quittaat an dra-se evit non pas scandaliza den, a so quitaat Doue evit Done.

Dre exempl, pa na ves qet mirapl eur gouël, ne zomp qet obliget absolumant da

vont d'an nferen, ha gonscande e c'halfe erruout ma rencfet mont, evit non pas rei gual exempl d'ar ra scrupulus.

Pa garer Done, e elasqer gounit dezan calonnu ar re-all. Mæs ne c'hunnezer jamæs guelloc'h eslon unan-all da Zoue, eguet n tisques hon-unan, dre exempl vad, panans er c'harer.

Alia ar re-all d'ar vad, d'ar religion, a ro istim avithi. Mæs pa unisser an exempl d'an ali vad, e teuer guelloc'h abenn ans an dud.

Exemplon ar sænt a ra sænt. Ar vertuzian a bratiqe an Ebestel hac ar c'hanta christenien, ne reant qet nebeutoc'h a effet var gals a sperejou, eguet na rê n sarmoniou hac n miracion.

O phatiantet, o doueder en andret an all, o c'harantes vras an eil evit egile, pardon an injuriou a recevent, n c'haurach decistordinal da anduri memes ar maro evit Jesus, n ferveur hepret hrasoc'h an e servich, o ardeur estranhl evit ar gommunion, a yoa evel qen alies a fleur a c'hoez vad hac excellant, pere a antree e calon hac e aperet qement hini o guele.

O peguen nebeut a gristenien a so hirio pere, dre o vertuzion, a lesfe partout dre ma passeont ar c'huez mad a Jesus-Christ.

An dud ne sehlantont en em velet hac an en gaout nemet evit rei goal exempl an eil d'egile.

Er fricnjan; mesventi, dansou, bavardiach

ha goassoc'h; e famill, e recreation; droug-preseg, calomniou; er marc'hajou; gueyer, leou-faus, injusticou bras ha pataot, a bere e parlaoter goude-se evel a danliou caër; amourousdet disqueset publicamant, dishenor er familloo, dissipation, eauseres eo ili-zou, er sermoniou, a bere e sortier eb ezom bae e c'halier ar re-all da ober ar memes tra, ha ne qet ar re-se ba re-all gantho eo ar mor a voal exemplou e pehini e neun hac en em veüz birio un infinite a gristenieo?

O ebristenien a voal exempl! mar fell deoc'h en em zaoni, en em zaouit oc'h-uoan; mæs da viana, na roit qet taul ar maro da eoe *ar (a) breur fæbl, ar c'hoar sempl-se evit pehini Jesus-Christ a so maro.*

Lamel injustamant digant ar re-all ho madoo terrieo, pebes crim! Mæs pebes crim infinimant brassoc'h ba eruelloc'h o friva eus a e'brae Doue, eus a vadon an eternitel

Au den a voal exempl a so mevel pe blae'h an diaoulou. Ar re, dreist peb tra, o deus eur garg beoae, evel ar vistri; un autorite benae, evel an tadou, ar mamou, a so grevussoc'h o goal exempl abalamour d'an obligation vrassoc'h da rei exempl vad.

D'ar vistri, d'ar vestrezet, d'ar guerent ispicial eo e lavar an Antrou-Doue: Me a c'houlenno compt diganeoc'h eus an eneou a vezo collet dre bo eoal exempl.

(a) Cor. 8. 11.

Ar saurci da rei exempl vad, a sell c'hoas muyoc'h ous ar re hinvidie hac ar rehuissant.

Ma nen dint qet fidel da lezennou Doue ha da re an ilis, e vezo cals a dud treinet dre ho exempl e punç an ifern; ear songeal a rer e zeo henorabl heulia hevelep sqeriou : hac hi a so hrassoc'h egnet Mari, pebini, evel mam Doue, a so an huella gnude Doue ?

Desqi a dleont, e scol ar verc'hes-se, mam an Doue, en em servicha eus ho renq huel evit procuri gloar Doue, pehini en deus n savet qen huel.

O christenien, christenien! baleomp var rondou hor mam ssntel. Evelthi, n'or hez qen aon nemet da rei gosl exempl, e feçon ebet, na dre goms na dre œuvr, na dre omission a enep lezen Doue hac hini an ilis.

O Mari! melezour a exempl vad, pedit evidomp.

## CHABIST VII.

### Eus a garantes hac eus a bris an humiliationou.

Un humiliation vras e tlie beza, ô va Doue! evit ho mam santel, ar humification, lezen pehini ne voa great nemet d'ar mamou commun hac ordinal.

Dre ar ceremoni-se a religion, e voue, en eur feçon henac, villeat an eclat hac ar gaerder eus ar gaerc'hdet-se, a bahini e zoa qen jalous gant ræson, pa annonças an Arc'hel dezi ar myster eus a incarnation he mab.

Mæs Mari a nuie, ô Jesus! pensus ar vez hac an dismegançe a dlie beza, nn deis, hn partach, en amser hn passion iapicial, hac en em estime curns da ellout beza henvel ouzoc'h var ar poent-se.

Sulvui ho poa hi savet huelloc'h eguet ar merc'het-all, sulvui a blijadur a guemere oc'h en em izellaat hac o cuzet he c'haliteou caër.

Un ene pehini, evel Mari, ne glasq plijout nemet da Zoue, a ra nebeut a gaz eus a istim an dud. Ne ra van eus ho meuleudiou: guelloc'h ę gantbi beza disprijabl e ty an Autrou-Done, eguet beza henuret evel ma ze bugale ar bed, pere a receo o nll hennrinu er bed-ma ha ne recevint er bed-all nemet dismegançe eternel.

Ar vertus a so, en effet, cals muioc'h e sureté pa vez en disprijanç egaet e ereis an henoriou hac ar meuleudiou.

Ma chom cuzet a zirsc daoulagad an dud, n'en deo nemet brillantoc'h ha sqedussoc'h dirac daoulagad Doue.

Ar guir vertus, ar guir devotion, n'n deus qen desir na qen pretantion nemet da denna varnezn daoulagad Dnue.

Hac e vent dianavezet, dispriget memes, n'en em estimont nemet eürussoc'h.

Ar brovidanç pehini a veil var an eneou just ha santel, ho c'handu alies e-unan, dre an hent eus an humiliation hac an disprijanç, d'an termen eus ar merit hac eus ar c'hloar eternel.

Ar garantes en deus an den evintan e-unan na souffr qet facil d'en em velet humiliet ha discaret; mæs dre an dra-se memes eo utiloc'h an humiliation.

Ar Sænt a drugareca Doue eus an dismegaņç a anduront, evel eus a eur c'hraç vras a recevont.

Ma n'em eus qet c'hoas ar memes santimanchou, eo certen penaus ne don c'hoas nemet un den stag oc'h an douar, esclao eus ar garantes propr, ha penaus ne glascan qet Doue ehqen e pep tra.

Beza e zeus Sænt pere memes o deus goulennet beza humiliet, qement a zesir o devoa da veza parfæt.

An Ebestel, pa denent eus a assambleou e pere e vizent bet dispriget, insultet, a zride gant ar joa.

Ma n'eu em santan qet ar memes courae'h, e tlean, da viana, receo gant patiantet ha saumission an humiliationou a zigac va Doue din evit va mad spirituel.

Muioc'h a henor a rentin da Zoue o souffr

gant resination d'e volontes an disprijançou a erru ganen, eguet na rin dre an donæzonou ar re gaëra a recevin digantan.

Mab Doue a so en em humiliet betec ar maro, hetec an neant. Chetu eno an exempl pehini a dlean da heulia.

Caout horrol oc'h an humiliationou a so caout horrol oc'h an hevelidigues a roont deomp gant Jesus.

Ma ro din an Autron-Doue eals a humiliation, e fell dezan va renta henvelloc'h ous imach e vab.

Receo a dlefen un disprijanç, un humiliation gant qement a hlijadur hac a anondegues vad, evel ma receten un tam eus ar gnir groas var behini e varvas va Salver.

Santes Mari, Guerc'hes an humpla gonde Jesus, ohtenit deomp earet, eveldoc'h, beza humiliet ha disprijet er hed-ma evit beza benoret ganeoc'h er barados.

## CHABIST VIII.

### Penaus e tleomp ober ua Zoue ar sacrifiçou a c'houlen dioaneomp.

An offranç a rêe ar mamon da Zoue en e dempl, eus ho bugale æna, a gouste nebeut dezo. Mæa, ô Guerc'hes! an hini a rejoc'h

eus ho mab Jesus, a vone eur guir sacrifiç.

Gouzout a reac'h e tleie, on deis, rei e vues evit silvidigues an dud, ha dija en offrac'h da Zoue evel victim.

Car, evel-se, en offrchoc'h, evel ma en em offras e-unan, d'an Tad eternel.

Eno e voue evel ar c'henta moment eus a gnement ho pone da sonffr, hetec an huanad diveza, eus a vues Jesus.

Hoc'h ene, mam Done, a gommanças neuze da veza treuzet gant ar c'hleze-se a c'hlac'har a hehini e parlante Simeon, o terc'hel Jesus entre e zivrec'h.

Ar mamou eus an douar a gâr ho hugale, mæs e qement se ar re-ma ne bossedont qet o oll c'harantes hac o oll affection.

Pet affection ne zale'h qet ar mamon evit ar vanite? Pet evitho o-nnan? Mæs d'hui, ô santes Mari! a garie Jesus; c'hui er c'harie eus oc'h oll galon, ha ne gariac'h oemetan.

Ho mab uniq e zoa: ne reac'h nemet commanç tanva an douçder da veza mam, ha mam da un hevelep crouadur.

Gouscoude, evel ma zeo ernet an deves da vont d'en ofr d'e dad, e partiit.

Merc'h dign a Abraham hac heritoures ens e feis, e vouguit an oll santimanchou naturel evit chelaou ehqen moues Doue pehioi a c'houlen diganeoc'h ar sacrifiç eus ar pez a garit muya er bed-ma.

K

*Mari.*

Dre va exempl, va mab, bezit ferm ha generus, pa c'houlen Doue diganeoc'h un dra benac, n'eus forç pe seurt e ve.

Allas! exija a reas diganeme e rôjen dezan ar pes am boa ræson da garet. Mæs, diganeoc'hui petra a exich ordinalamant? Ar pes a dlefac'h da gassaat.

Goulen a ra diganeoc'h ar sacrifiç eus hoc'h oargouill, eus ho coler, eus ho tiegui, eus ho courmandis.

Mar carit Doue, ar generosite a dle beza ar galite bricnipal eus ho carantes.

Eur galon stris ha calet ne voar qet petra eo caret. Ha caret a rer Doue, pa na ves c'hoant da antrepren netra a hoanius évintan, pa en em zigourager er guël eus an difficultedou a ves da drec'hi?

Ar guir garantes evit Doue en em risques er boan hac er gombat.

Beza difficil ha delicat ha beza disqib da Jesus, a so impossubl.

Ha fallout a ra deoc'h renta ho sacrifiçon agreabl d'an Autrou-Doue? Grit-hi prompt hac eb examina petra a goustont a boan.

Ar bed a exich digant e vignonet ar sacrificou ar re boaniussa; mæs aonalc'h eo dezan beza parlantet, evit lacât o ober dioc'h-tu hac antieramant.

Doue hac en a vezo ar mæstr nniq evit pehini ne reor netra, eh examina aranc hac en na exich qet re?

O va mah! peguen nebeut a carer e Zoue, pa laqear an unan eur mnzul er garantes a roer dezan!

Ne garfæt qet offr d'ar bed, pehini n'en em c'houvern gouscoude nemet dre faltasi ha ne gar nemet dre interest, ne gredfet qet offr dezan eur galon evel an hini a gred mear a gristen offr d'ho Doue.

Eur mah pehini ne ra evit e dad nemet just ar pes a so ordrenet dezan, enr pried pehini ne ra forç evit displijout d'e phried, pe e deus poan o plijout dezan, hac hi a zisqnes guir garantes? hac en so lec'h da veza contant anezo?

Doue a so infinimant mad en andret e oll grouadurien; mæs er memes amser, ne sonffr qet aingal dezan e calon e vugale.

Ne ves na caret na servichet, evel ma er gonlen ha ma er merit, ma n'er servicher gant eur galon *barfæt (a) ha soumettet d'e oll volontez iou.*

Ruzjit gant ar vez da veza qen lach en e servich. Ruzjit gant ar vez da ober qen nebent evit an hini en deus great qement evidoc'h.

Caont a ra deoc'h e ro alies gonrc'hemen-

(a) Col. 4. 12.

nou dies da observi. Ah! va mab, bac en a ell beza netra dificil d'an ene a zezir ar barados, ac a gonsider mad an eternite eürus promettet d'an nep a beuillo gourc'hemennou Doue?

Ho madou, ho tanves, ho reputation, ho yec'het, ho pues memes a ell da c'houlen diganeoc'h, ha ne allit qet eu em glem. Guir en deus var beb tra.

Na vezit qet surprenet e c'houlenfe Doue diganeoc'h mui-oc'h-mui, a broportion ma ro deoc'h.

Ne ra evel-se nemet evit bu tisposi da vrassoc'h faveuriou var an douar hac ober deoc'h meritout caëroc'h recompansou en ëu.

---

## CHABIST IX.

### Dispositionou e pere e tleomp beza e qever ar poaniou a bese e zomp gouzbouzet.

*Mari.*

Va mab, pe sort sujet oc'h eus da vouela ba da buanadi evel ma rit varzu an ëu?

*Ar Servicher.*

Allas! Rouanes ar Sænt, commanç a rean da jouissa eus a un dranqilite benac, hac en un taul en em gavan e occasionou affijant.

An injustiç, ar c'halomniou, an ingratiri a form a neves dessinion malicius a enep din.

Mam garantezus, pliget ganeoc'h accordi d'ho crouadur ar sicour eus ho protection.

*Mari.*

En em gaont a rit, va mab, en eur stad, en eur feçon benac, henvel oc'h an hini e pehini en em gavis pa glevis en templ ar pes a annonças din Simeon.

Goude beza lavaret peguer bras e tlie Jesus beza, e lavaras ive penaus e cavche cals a dud da stourm ountan ha d'er persecenti, ha penaus eur c'hleze a c'hlac'har a drensche va ene va-unan.

Dre al levrion sacr e voan instrnet a hentall eus ar souffrançon a dlie beza partach Jesus. Abel laqeat d'ar maro, Joseph guerzet gant e vreudeur, David persecutet gant e adversourien, chetu o c'hement a draou pere a represanta din, evel var un daulen, ar pes a dlie c'hoarvezout gant Jesus.

Ha pebes anqen continuel evit va c'halon ar guël am boa bepret dirazon eua a dourmanchou hac eus a varo Jesus.

Pebes huanadou interieur ne houlsen-me qet beveach ma talc'hen Jesus var houl va c'halon ha ma songen ne dlie savetei ar bed nemet dre ar maro ar c'hruella.

Pa velen laza un oan, eur pijon en templ,

e lavaren : Ab ! cbetu eao ar pes a vazo great un deis da Jesus!!!

### *Ar Servicher.*

Compren a ràn, ô mam Guerc'hes! pegner glac'harus e tlie heza ho stad, hac eo gant ræson e c'halv an ilis ac'hanoc'h rouanes ar verzerien.

Ar verzerien o deus bet ho pben trouc'het; exposet int bet d'al loenet sauvach; perisset int bet dre an tan pe an dour. Mæs ho sonffrançou ordinalamant ne vizent qet padus : ho re-c'hui o deus padet tri bloas ha tregont hac epad an oll amser-se, leun a gourach hac a ners muioc'h eguet an oll verzerien assamblés, e velac'h gant ar brassa patiantet ar souffrançou bepret neves pere a hrepare Done deoc'h, ha dreist pab tra ar ra a dliao'h un deis da saduri var ar c'halvar.

Evidon-me a so ar sampladures hac al lachete mames pa velan ar souffrançou pere a dle c'hoarvazout ganen. Ma en em nevesaæ continuelamant ho poan, o sonjal en tourmanchon a dlia Jesus da anduri, bepret ives e nevéseac'h ar c'hanta sacrifiç ho poa great anezan oc'h e offr da Zoue e dad, ebars en templ.

Oc'h ene a yoa en dristidignes ar vrassa : mæs hepret e jouisse eus ar peoc'h.

Falvout a rea deoc'h, gant ar soumis-

sioų ar barfæta, gemeņt a falveze da Zoue.

Ha me a gren pa gousideran ar c'hroaziou neves pere a zestin evidon.

Mui a beoc'h em ene, moi a dranqilite; va speret en em revolt, va c'halon a en em glem.

*Mari.*

*Doue (a) ne bermetto qet e veac'h tentet*, affliget, epronvet en tu-all d'ho ners, mæs atao e proportiono e sicour d'hoc'h ezom.

Chelaouit e c'hrac pebini dija a barlant ouzoc'h. Consantit d'e c'hrac, d'e inspirationou mad.

Sulvui Doue a brepar croaziou da un ene, sulvui e prepar dezi moyenou d'ho supporti.

Ar c'hroazioų a so unan eus ar pinvidica presanchou a elfe Doue da ober d'e grouadur, hac, ne'h o receo a galon vad, ar c'hroadur a ra d'a grouer ar sacrifiç an agreapla.

Ar c'hroaziou a aestin deoc'h a zo bras, da lavaret eo, en deus varnoc'h desaņou bras a zilvidignes, a zanteles.

Ha fallout a ra deoc'hui ampech an Autrou-Doue da ober ar pes en deus c'hoant.

Ho troublicu, hac'h son ne bellaint qet dinnzoc'h ar chroazioų-se. Petra benac a rafac'h, e vezo rat deoc'h ho dougnen.

(*a*) 1 Cor. 10. 13.

Petra a dleit eta da ober evit ar furra ? En em soumetti, va mab, da guement a ordreno Doue.

*An Autrou-Doue a so (a) ar mæstr*, e me c'hui, *ra rayo ac'hanon qement a gavo a bropos.*

Hac e vellot penaus Doue, tonchet dre ho sonmission ha fidel d'e bromessaou, a rento scanvoc'h eguet na songit, ar c'hroazion-se pere, a ziabell, a seblant deoc'h dleout beza qeo pouner.

O renta a rayo seau betec ober deoc'h lavaret : *Sulvui (b) hon deus pers e souffrançou Jesus, sulvui a bers hon deus ives er c'honsolationou a zeu deomp dre Jesus.*

## Ar Servicher.

Me o trugareca, ô Guerc'hes sacr! eus ar c'hentelliou a roit din. Allumi a reont va c'hourach, oc'h va zenna eus va languis.

Ah! c'hui eo a obten an ners neves pehini a santan em ene evit monet gant courach varzu ar c'hroaziou-se, pere ne allen qent da gonsideri nemet gant spont.

*Binniguet (c) ra vezo an Autrou va Doue*, pehini, dre avisou e Vam divin, a grenva va daonarn evit ar gombat hac a zesq din souten eur brezel, e pehini, allas! eb ar sicourse, ne alfen nemet beza trec'het.

(*a*) Reg. 3. 18. (*b*) Cor. 1. 5. (*c*) Ps. 14. 1.

## CHABIST X.

PENAUS E TLE EN EM COMPORTI UN ENE, E PE SANTIMANCHOU E TLE BEZA PA ZALC'H DOUE EN HE ANDRET EUR GOMPORTAMANT INCOMPRENABL.

Doue a ro da c'houzont en un instant da Vari, dre voyen Joseph pehini a so bet instruet gant un eal, penaus e renq savetei Jesus dioc'h furol Herodes, ha partial evit ar vro eus an Egypt.

Mæs Doue ha n'en dens-èn qet, en e all-c'halloud, eur voyen da chench calon ar prinç-se? Ha ne qet indign a un Doue tec'het dirac un den marvel?

Doue ha ne all-èn qet nevezi e favenr Jesus, ar hurznd eus ar gouliou a bere e scoas guech-all an Egyptianet evit savetei an Israelitet, e bohl, hac ho zenna eus ar vro-se?

Ah! Mari ne glasq qet compren dessinou Doue er gomportamant a zalc'h en e andret.

Bolontezioù Doue a verit ive hor sonmission, pe e comprennimp, pe ne gomprennimp qet ar ræson anezo.

Mari hac hi a gavo pe a dra da chom ben, epad eur veach hir, e creis an dezertchou, pell dioc'h pep ty hac er vro estranjour-se e pehini e c'hasser?

- Mari ne examin qet an traou-se. Ar memes Doue pehini en deus great rei urs dezi da bartial, a so puissant aouale'h evit ober dezi caout peadra da veva, petra benac n'er c'hompren qet.

Mari ha c'hi a chomo atao en Egypt? N'er c'houlen qet: distrei a raï pa royo Doue dezi da anaout an amser e pehini e tle distrei.

Hac a rofe Doue dezi ursou c'hoas incomprenaploc'h, he ene ne golfe netra eus e pheoc'h.

A betra e c'halfe beza chagrinet un ene pehini a sonch eo Doue he c'hundu?

Ha beza e zeus eur broteetion assuroc'h eguet hini ar brovidanç?

Ordren a rit din, ô va Doue! bale dre henchou pere ne anavezan qet. Aoual'h eo: ho polontes a zalc'h lec'h din a sclêrigen hac a raeson. Ne ouzon pelec'h e aan; mas assur oun penaus, m'ar en em laesan da veza cunduet dre zorn un Doue, ar furnes memes, ne rin qet a faus camejou.

Daoust ma ven en devaligen, e valean gant assuranç, abalamour ma zon certen n'em abandonot qet.

Ah! petra servichfe din va sclêrigen vanunan en un hent pehini a zigorit din oc'hunan, ha pehini a ordrenit din da heulia evel pa ven dall, ha dre oboissanç daoc'h?

Azalec ma zon sur oc'h eus parlantet,

e tleãn bale eb en em chelsou va-unan.

En em abandoni a rêr tout-a-fæt etre daouarn un den sur, prudant bac babil; bac am befe un difiziançe Doue ar furnes eternel, pehini am c'hundu bepret, n'eus forç petra erru ganen?

Ho providanç en em blicb alies o vont d'an termen en em bropos, dre voyenon pera a seblant control. Evel-se eta, peguen astonabl benac e ve bo tessinou varnon, me en em gontant d'ho adori.

C'bui a ell ober muioc'h eguet na ellan compren. N'eus forç eta, ô va Doue! petra vezo ordrenet din aus bo pers, pa vouezin a vezo eus bo pers, avel ma zéo pa ves-commandet din un dra benac gant va phastor, va c'honfessonr; me en am soumetto, eb ræsoni, d'an urzou eus bo providanç, ha pa na oufen qet petra a dlefe erruout goude-se.

Sur a zoan penaus, e pep tra, em bezo affer oc'h un Doue pebini a so infinimant mad. An dra-se a yea aoualc'h evit laoat Mari ha Joseph da dec'hat en Egypt, eb goulen ræsou abet.

O va ane! imitomp c'hoas, var ar poent-ma, hor mam gudr.

## CHABIST XI.

### Eus a sourci ar Brovidanç en andret an dud just.

*Ar Servicher.*

Gant joa e sonjan, ô Gnerc'hes oboissant! er speret-se hepret ingal pehini a gonserv-choc'h, pa oue ret deoc'h partial evit an Egypt.

Credi a reac'h parfœt penaus an Done etre daouarn pehini en em abandonac'h, en di-vige sourci ac'hanoc'h epad ho peach, ha ne vijac'h qet abandonet gantan pa vijac'h er-rnet e fin oc'h hent.

En effet, daoulagad Doue hac hi a elle mancout da veza digor varnoc'h ha var ar buguel divin a hchini en devoa fiziet ar sourci ennoc'h?

Nan, nan, ô Mari! n'ho poa aon da gaont, *na rac an dangerou eus an nos*, na rac ar re ens an deis.

Adversour ebet na elle, nac ho surpren en e hechou, nac ho muntri dre e daulion.

*An (a) Autrou-Doue en devoa carguet e Æles d'ho tiouall.* Urs o devoa da heuillia fidela-mant oc'h oll roudou.

Commandet en devoa dezo *pellaat (b) diou-*

(a) Ps. 90. 6. (b) Ps. 90. 11. et seq.

*zoc'h pep danger hac ho touguen,* ma vige ret, *etre o daouarn.*

Hac e vige ar vro e pehini e zeac'h goloët a anevalet hac a loenet sauvach ha cruel, *c'hui a dlie bale eb droug ebet var an aeret hac ar serpantet; c'hui a dlie bressa dindan ho treid al leoun hac an dragoun.*

*Mari.*

An Autron-Doue en deus promettet, e meur a andret eus ar seritur, sicour ha difen ar re a laca ho fizianç ennan.

N'en em droublit eta jamæs dre occazion an ursou a ro Doue deoc'h, peguen dies benac e vent da accomplissa. Esperit ennan hac ho sicouro.

Hac e veac'h expozet d'ar vrassa paourentes, evit oboïssa d'e volontes, *en (a) em fizit var e sourci.* E bovidanç n'ho læzo da vancout a netra.

Hac e veac'h exposet da c'hoaperes an dud vechant, d'o insultou, d'o phersecutiounon, n'en em zigouragit qet.

Doue ho tifenno *hac ho souteno (b) en amser ar chagrin hac ar boan.* Ar fizianç o deus ennan an eneou just, a so un assuranç certen eus e sicour.

Mar seblant Doue o abandoni evit un amzer, e ra dezo erfin *caout (c) adarre ar peoc'h ha beza calm.*

(a) Ps. 36. 39. (b) Ps. 40. (c Ibid. 54. 23.

An dud a Vethuli a yoa en dizesper ha ne c'hortozent mui nemet ar maro digant arme an Assyrianet commandet gant Holophernes, ba gonscoude, en amser-se memes, Doue bo zadou-cos a zale'he digor daonlagat e brovidanç varnezo, bac a reas dezo caont ar victor var ho inimiet dre un instrumant sempl en apparanç, mæs crèn, abalamour ma en em serviche Done anezan; un intanves santel, banvet Judith, o delivras.

Joseph, unan a vipien Jacob, gnerzet dre jalonsi gant e vreudeur, a laca e fizianç e Done en e oll boanion ha chagrinou, ha Doue n'en abandon qet.

Calomniet gant greg Putiphar, e væstr, ebars en Egypt, eo condaonet injustamant d'ar prizon. Er prizon memes, Joseph a laca e oll esperanç e providanç Doue, ha Doue a ra e denna ac'hano, a ra dezan caout graç vad ar roue Pharaon, pebini a ro dezan ar sourci ens e oll rouantelez.

Gonscoude, providanç an Autrou-Doue ne zelivr qet atao ar re just dioc'h pep aon ha peb danger. Ne bourve qet atao d'o oll ezomou er feçon ma teziront ha ma er c'houlennont; mæs, pe e tenn anezn eus ar vizer, pe o læs enni, e brovidanç ne qet nebeutoc'h admirabl.

Pe en ho læs da souffr injustiç abers ar re-all, pe en ne ra qet, ar memes tra eo admirabl en o andrèt.

Doue a ro dezo ar c'hraç eus ar batiantèt en ho phoanniou, hac oc'h he rei dezo, e ra muioc'h en ho faveur eguet na rafe ma ho c'hargfe a brosperite.

Pet christen a so pere a vanq a hep tra, ha da bere netra ne aeblant mancout, qement int contant en ho stad!

Trugarecat a reout ar brovidanç, ha ne chenchfent qet ho stad miserabl gant stad eurus an dud a lêve hac a zanvez. Perac? Abalamour d'an doucder a santont er batiantet pehini a ro Doue dezo.

Job, pehini a yoa bet qer pinvidic, ha pehini, dre bermission Doue, a gollas ha tud ha danves en un taol, a drugarecae, var' e vern-teil, ae Autrou-Doue. Perac? Doue en devoa roet dezàn contantamant, ha dre e resination da volontes Doue, e veritas caout an anter muioc'h eguet ar pes en devoa collet.

Va mab, ho pet ives eta recours d'an Autrou-Doue en hoc'h oll ezomou. Bezit bepret leun a fizianç en e vadeles a dad en andret an oll.

Ha pa ho læsfe er viser er bed-ma, mar ho pets fizianç ennan, mar souffrit eu union gant va mab Jesus, ho Tad pehini so en èn ho recompanso eus e vadeles.

## CHABIST XII.

N'EN DEUS CONDITION EBET ER VUES-MA, E PEHINI NE ALFET SERVICHA DOUE, PA VEZOMP EZ STAD-SE DAE VOLONTES DOUE.

*Mari.*

VA mab, perac ar c'hlemon-se pere a rit var ar stad e pehini en em gavit? Ne oufac'h qet, eme c'hui, servicha Doue er stad-se evel ma tle beza servichet.

An en a so leun a sant pere a so en em rentet sænt en eur stad henvel ous oc'h ini.

Me a gavas Doue er vro eus an Egypt, e pehini e voue ret din en em dransporti, evel ma em boa er c'havet er vro eus ar Judee, bac a rejon va fossubl d'er servicha eno evel e leac'h-all.

Nemet e conservor e partout grac'h mignoniach Doue, e tleer beza contant partout.

Seblantout a ra e tlie beza poanius braz din ha d'am pried Sant Joseph, quittaat an douar a Israël; gouscoude e zoamp contant.

Pa vouemp galvet a darre d'bor bro, ne santchomp qen plijadur nemet an bini da ober bolontes Doue, pehini a yoa bor reglen uniq e pep tra.

Ma na glasqit qet, va mab, ober ho po-

lontes oc'h-unan, mæs bolonteȧ ho tad pebini a so en èn, neuse, contant ena ar stad e pehini en devezo bo laqeat, ne zezirrot hini all ebet.

Doue en deus merqet da bep-hini an hent dre behini e tle qerzet evit erruout er santeles.

En em ambusi bac en em drompla a ra an hini a soneb dezan gallont en em santifia dre un bent-all.

Ne aller qet heza sant, eh ar siconr eus ar c'hraç. Done e ro da beb-unan erves ar musul necesser d'ar stad da behini er galv ba d'ar fonctionou da bere en destin.

Au hini a so en em dennet en eur gouent, ne dle qet regretti ar bed pehini en deus quitteat.

An hini a so angaget er bed, ne dle qet lavaret ne ell qet en em savetei ennan.

Ar stad a vues an assurra evit an eil hac eguile, a so an hini e pehini e fell da Zoue e vent.

E pe seurt condition henac en em gafet, ar silvidigues a zepand dioc'h ar fidelite d'ar c'hraç.

San Yan Vadezour a so en em santifietvar bord rivier Jourden, e pelec'h e falle da Zoue e chomge. Ne glascas qet sortial ac'hano.

Ar vuez a gundue an Ehestel oc'h beulia Jesus hac o receo e zoctrin, ne seblantas qet da Yan Vadezour capabloc'h d'er renta santel egnet ne voa an hini en devoa e-unan.

Nan, ene christen, bo micber ne deo qet dreizan e-unan control d'ho silvidigues.

N'en deo qet al lec'h nac al labour a die santifia an den, mæs an den a die drelzo en em santifia.

Alies eo nebeutoc'h dre garantes ha dre zezir eus ar vad eguet dre zefaut fermete er c'haracter, e songer mont en eur stad differant dioc'h an hini ma vezer ennan.

Petra a c'hounessot o chench? Evit chench a blac hac a gondition ne chencher qet a humor nac a garacter. Partout e cass an den e viçou fall gantaû.

C'hui oc'h-nnan, va mab, ha nonpas ho micher pe ho labour, a renqit da chench.

Santifiit hoc'h occupationou en ho micher o'c'h o rapporti da Zoue, ha n'en em glemmot qet o lavaret e tissipont ac'hanoc'h.

An nombr bras a occupationou pere en devens un den e pen eur rouanteles, ne viras qet oc'h David d'en em rei d'ar bedeu na *da gana seiz guech en deis meuleudiou an Autrou-Doue.*

Pell dine'h ma virge an niver bras eus ho labourou oc'h ar sænt heza sænt, ho santeles memes eo ho rente capabl da en em acquita mad eus o occupationou.

Ar santeles ne gonsist qet o servicha Doue el lec'h ma falvesfe d'an den hac evel ma falvesfe dezan; mæs el lec'h ma falvez da Zone, hac evel ma falvesfe dezan.

Mui e c'hlorifiot Doue o veza clan var ho

quelc, mar fell dezan e veac'h eno, eguet na rafac'h oc'h ober actionou caer a zevotion.

## CHABIST XIII.

### Eus ar ferveur e servich Doue.

*Ar Servicher.*

Rez a rit din, ô Guerc'hes santel! en oll circonstançou eus ho pues pere a anavezan, exemplou bras eus an devotion ar fervanta.

Ar ferveur-se eo ho cundue *bep bloas da Jerusalem, e amser ar pasq.*

Peguement benac an obligation d'én ém renta eno evit celebri ar solanite vras-se ne aelle nemet ous Joseph, gouscoude ne vancac'h qet d'e accompagnuñecaat.

Ho carantes evit Doue a yoa re vras evit m'en em gontantchac'h da ober evintan ar pes ebqen a yoa evidoc'h un dever indispansabl.

Allas! ena ingrat ma zoun, ne meus qet great betehen evel-se en andret Doue.

En despet d'e oll vadoberou, n'e meus bet evintan nemet eur galon stris ha lach.

Ret eo bet dezan commandi din evel mæstr, evit va lacaat da oboissa ha da reuta dezan va henoriou.

*Mari.*

Eur galon pehini a gar Doue ne neglich netra eus ar pez a ell plijout dezan.

Ne anavezit qet qement a verit ar mæstr a

servichit, ma en em espernit vis-a-vis dezan.

Considerit ar pes a ra evit ar hed ar re en em zesques e vignonet, ha desqit gantho ar pes a dlefac'h ober evit Doue.

Guelit pehes pres ho dens. Ne espernont na poan na fatig e servich ho mæstr treitour. Sugeal a reont e mil dra evit plijout d'ar bed.

Mæs plijout da Zoue, rei d'ar mæstr souveren-se cals mercou eus hn carantes, a sn, en hn santimant-c'hui, eur gonntraing re vras.

Gnnlen diganeoc'h sourcion da hlijout d'ho crouer, a so goulen diganeoc'h heza re sujet.

A nen den qet mezus evidoc'h e rancfet proposi deoc'h exempl tnd ar bed, hac ho cass d'o scôl evit desqi penaus e tleit servicha Doue?

Ab! na hermettit qet e veac'h trec'het e courach gant hugale ar bed. Na souffrit qet en em c'hlorifife ar hed da veza guelloc'h servichet gant e vignonet, eguet n'en deo Doue ar gristenien, dre ar re en em c'halv christenien.

Ne viot mui eus a nombr ar gristenien-se pere a gred caout cals a zevotion pa en em gontantont da oher fidelamant ar pes a ordren lezen Doue dezo, dindan boan a hunitinn.

Ha ne roont-hi qet a lec'h da sonjal e cannsantfent eh poan da goll graç Doue ma c'halfent e c'holl eb meritout an ifern?

Da viana e tnjont Doue mui eguet n'er c'harnnt.

Dougit anczan, va mab, an Doue-se terrupl en e bunitionon; mæs ho pet son, dreist

pep tra, n'er c'harfac'h qet aouale'h, an Doue se qer mad ha qen dign da veza caret.

Eur mignon evit pehini ne rafac'h nemet just ar pes a so necesser evit non pas coll e vignogniach, hac èo bo coosiderfe evit eur mignon touet hac ardant ?

Ar guir garantes a ra atao moioc'h egoet nebentoc'h. N'eo em gootant qet eus ar pes ma zeo oblijet da ober.

Profita a rêr eus an oll occasionon da blijout, pa garer ervad.

M'ho pige evit Doue eur garantes fervant, ar pes a rafac'h evintan a ve atao en tu-ma d'ar pes a falfe deoc'h ober.

Carit gant ardeur hac ar garantes a zoucaio ar boan. Doue a scuill en un ene fervant uo donçder pehini a ra caout deliçou er pes memes a so an diessa da ober.

## *Ar Servicher.*

O va mam dener! obtenit d'ho ctouadur ar fervenr-se a bec'hini e parlantit din, hac a bec'hioi oc'h eus roet exemplou qer bras.

En amsao a ran gant mea : an disterra difficulte am arret. Cedi a ran d'ar gueota tentation a inonamant hac a zic'bout.

Ar respet homen alies am dalc'h hac am ampecb da ober ar pes a inspir din ar c'hraç.

Guelet a rit an ezom am beus da gaout cooraicb ha ners.

Ah! ra ellu hnc'h instructionou qen profitabl allumi em c'halon ar garantes fervant-se gant pehini a verit beza servichet un Doue pehini a so oll carantes evidon!

## CHABIST XIV.

### Pebes malheur eo coll Jesus.

Jesus en devoa daouzec vloas pa zeas da Jerusalem assambles gant Santes Mari ha Sant Joseph, da celebri ar solanite eus ar pasq, evel ma zoa ho c'hustum.

Ar solanite o veza passeet, Mari ha Joseph a zistroas da Nazareth: Jesus, eb oa vuuient, a chommas e Jerusalem. Great o devna dija un deves bale, pa veljont ne voa qet Jesus ganthn.

Pebes chagrin n'o devoue qet! Peguer sausibl ne dleas qet beza Mari, particulieramant, eus ar c'holl a Jesus!

Mæs, ô va Salver! ne qet dre he fant e collas Mari ac'hanoc'h.

En em guzet a rejac'h' a zirac he daoulagat evit interest glnar ho Tad celestiel.

Evidon-me pehini a meus ho collet qen alies dre va phec'hejnu, pehini am eus ho forcet qen alies d'en em bellaat dinuzin, a me a ell santout aoualc'h ar a'holl-se?

Mari ne devoa collet nemet ar bresanç corporel a Jesus. Conservi a reas e oll vi-gnoniach, ha me am eus collet qement a eller da gaout a guerra er bed, grae ha mignoniach Jesus.

Ar bed hac e blijadurezou, pere a meus caret mui eguet Jesus, hac hi o deus pe a dra d'am dizommagi eus ar c'holl am cus great?

Eurus ar re dioc'h pere Jesus nen deo jamæs en em belleat, pere ho deus atao possedet Jesus!

Hi ebqen a ell lavaret petra eo barados an douar.

Beza gant Jesus, ô compagnunes an douça! ô antretienou ravissant! ô migoniach tener! ô contantamant divin!

Mæs en em velet pell dioc'h Jesus, dre ar pec'het, ô solitud horrubl! ô noz tenval! ô miser ar vrassa! ô ifern var an douar!

Ah! ma c'hanavesfe e valheur an hini en defe collet Jesus, e rofe, evit e gaout adarre, an oll pinvidiguezou, an oll henoriou, an oll blijadurezou eus ar vues.

Guela a rear da eor. c'holl temporel, evel ma zeo coll un aneval: inconsolabl e vezer, ha ne voueler qet ar c'holl a rear eus e Zoue.

Ne rear, qet mioc'h a van evit e goll, dre eul le-faus, dre neglijanç ar gonfession, dre al lubricite, eguet, na rafet ma na ve collet netra.

A beza e zeus gouseonde eur e'holl brassoc'h, evit un ene christen, egnet nen deo eoll Jesus dre eur pec'het marvel?

Nan, nen deus qet un den, na golfe un dra gant regret, n'en deus nemedoc'hui, ô va Doue! mad souveren hac infinit, mad eollet gant an dud, eb n'en dint touchet eus ar c'holl-se. O va Doue! pegueu neheut oc'h anavezont!

Eur pried, uemet beza e ve eh santimant, hac hi a ell beza tranqil, pa e deveus collet an tenerra eus ar priejou?

Eur mab, eh heza dinstur, hac en a ell beza dichagrin pa en deveus collet ar gnella eus an oll dadou?

O Doue! tad a viserieord, c'hui ehpen eta a vezo collet gant ho pugale, dre ar pec'het, eh ehagrin na meleoni ehet!

O Jesus! pried divin bon eneou, c'hui ehqen a gavo en ho priejou ealonou ealet ha dinatur!

O Doue! ô tad ar guella eus an oll dadou! rentit din ho mignoniach! O pried santel eus va ene! rentit d'am c'halon ho earantes!

Bezit touchet dre an daelou a sorti ens va daoulagad: en abondanç e redont, abalamour ma santan ar pez am eus collet.

Horrol am eus ouzin va-unan, pa sonjan e meus meritet ho eoll evit eur jamæs, e'hui pehini ho poa roet din da anaout, dre vereou

qer patant, ar garantes infinit ho poa evidon hac ar blijadur a gavac'h oc'h ober ho temeurranç ennon.

O peguer bian eo va c'halon, evit detesti ervad va ingratiri!

Nan, an oll galonou assambles ne vent qet eapabl da formi a enep va pec'hejon un horrol, eur gassoni erén aouale'h evit egali ar malheur am beus bet d'ho c'hommetti.

Evel ma zon ar brassa ingrat en hoc'h andret, ô va Jesus! e c'himploran ho prassa compassion. Hi a vezo suffisant e plaç ar glac'har a vanqo din.

Me a garje et vige va glac'har qen bras hac ar feiz pehini am sclérigen, ha pehini a zesq din an horrol infinit a dlean da gaout evit ar pec'het marvel, hac ar garantes eb muzul pehini a dlean da gaout evidoc'hui, va Doue, va zad.

Santout a ran an oll indignite eus va bues, ha nebeutoc'h e santfen, m'ho pige nebeutoc'h a vadeles.

Allaa! va oll ingratiri ne deus qet gallet fæza ho patiantet em c'henver.

Va gortoset oc'h eus gant eur vadeles a behini ne allan aonale'h en em estoni, hac evit pehini jamæs no allin caout aonale'h a anoudeguez vad.

Er stad deplorabl e pehini e zon dirazoc'h, pe sort sujet a esperanç a ellan-me eaout, nemet ho madeles memes!

Jesus, va Salver, o renta din bo migno-

niach, disquezit din bete pegueit e c'hall monet ho carantes.

Me a voar e mens meritet an taulíou ar re rusta eus ho justiç. Ah! punissit ar revoltet ma, mæs rentit dezan ar plac en devoa en ho calon,

Lamit diganen, me a zo contant, qement a ell va staga oc'h ar bed, madou ha danves, henor ha reputation, istim ha mignoniach an dud, mæs na bermettit jamæs em be adarre ar malheur d'ho coll.

Oh! ra ellin bivizigen repari, dre ar fidelite hac ar ferveur eus va c'harantes, an amser am beus collet o veza separet diouzoc'h, dre nep seurt pec'het marvel.

Pliget ganeoc'h eta, ô Jesus! rei din c'hoas antre en ho calon.

Ho calon a so bepret ar memes, atao digor evit hor receo, en despet d'hon diangamant.

Bleinit eta, ô va Doue! dre ar funou sacr eus ho craç, va c'halon varzu ho calon; grit na sortiin jamæs ac'hano.

---

## CHABISTR XV.

### Penaus hac e pe luc'h e renqer clasq Jesus, pa ves bet ar malheur d'er c'holl.

Mari ne devoa qet gentoc'h remerqet ne voa qet Jesus assambles ganthi, ma er c'hlascas gant prez, da guenta etoues he c'herent,

ha goude-se, er guêr a Jerusalem, e pehini e devoue ar bonheur d'er c'haout.

Ar joa a santas, pa velas ar mab qér-ze, a voue ingal d'ar chagrin e devoa santet ons e goll.

Va ene, collet oc'h eus Jesus! Imitit ar prez eua ar vam dener-se, quittait peb tra evelthi, evit e gaout.

Hoclac'har, hotaelon a dle gonlen Jesus, oc'h, an oll draou crouet, oc'h an en hac an douar, oc'h sclerigen an deiz ha tevaligen an nos.

Alies e clasqer Jesus ha n'er c'haver qet, abalamour n'er c'hlasqer qet evel ma zeo ret.

O veketar fecon m'er c'hlasqer, e lavarfet a vezer fachet d'er c'haout.

Ho promptitud d'e glasq hac ho pres d'e gaout a dle beza un desteni eus ar glac'har oc'h eus da veza er c'hollet.

Mæs e pelec'h er c'hafot ? Er bed, en danson, er choloriou, er c'hanaouennou mondén, er vesventiou?

Allas nan! Jesus a so adversour touet d'an traou-se tout. Na gredit qet qen nebeut e sicourfe ar goad ac'hanoc'h d'er c'havout. Mari n'er c'havas qet, *etouez (a) he c'herent nac etouez he anoudegues.*

Consultit an aviel, interrogit ar Sænt, gonlennit ous eur bélec mad, hac ar re-se a lavaro deoc'h e pe lec'h e caver Jesus.

Caout a zeot Jesus al lec'h m'er c'havas.

(a) Luc. 2. 44.

Santes Mari, en templ, e ty ar beden, en exerciç a religion, e compagnunes e veleyen bac e servicherien fidel.

Er c'haout a reot c'hoas er solitud, pell dioc'h pep societe monden, ha, dreist peb tra, er zolitud eus ar galon, da lavaret eo, er silanç eus ar passionou hac en dranqilite eus ar speret, o sonjal e Doue, o tezirout Done.

Pedit-en eta da gommandi d'an avel ba d'an tourmant a ra ennoc'h an ourgouill, ar vanite, ar bassion diregl evit ar boisson, an avi, ar jalnusi, ar goler.

En ho calon, evel-se tranqilizet, eo ho ped d'en em zestum evit chelaon eno e vouez ha clevet ar *c'homzou a vuez* pere a sortio eus e c'hinou sacr.

Er solitud hac er peoc'h eus an ene en ho deus-èn clasqet hac er c'hlasq c'hoas ar re a fell dezo en em dostaat nuntan, pe o defe en em belleat diountan dre grimou ha dre zizursou, pe ho defe ebqen er c'hollet a vel dre eur glouarder hac un dissipation volontier en e servich.

P'ho pezo cavet Jesus, ô va c'halon! pebes peoc'h ne danvant-hu qet. Hac en a eller, pell dioc'h Jesus, jouissa eus a eur bonbeur benac?

An nep en deus cavet Jesus a gompren souden, dre experianç, penaus un tenzor qer

bras, qen divin, a dalie er vad ar boan d'a glasq....

CHABIST XVI.

PENAUS E BENQER EN EM COMPORTI PA VAS CAVET JESUS.

*Ar Servicher.*

CAVET oc'h ens eta adarre Jesus, ô Mari! En digass a rit ganeoc'h da Nazareth.

Pebes bouheur eo oc'h-ini! An Æles memes en desir.

Gant pebes attantion a vam ne veillot-hu qet vsr ar mab sacr-se! Pebes sourcion ne guemerot-bu qet eus e vues hac eus e bersonseb?

*Mari.*

Va mab, beza e zeo, en effet, eur bonbeur bras cavet Jesus a neves, ba nen deus netra na dlefet da ober evit en em assuri eus ar bossession anezan.

*Ar Servicher.*

Pliget ganeoc'h, ô Gnerc'hes sacr! desqi din oc'h-unan ar pes a dlean da ober evit na vezin mui privet eus ar mad souveren-se.

Va mab, examinit mad petra en deus pelleat Jesus diouzoc'h, ba penaus oc'h eus

great evit coll e c'hrac ha dont da veza e adversour.

Ha n'oc'h eus hu qet commancet dre en em relaebi en e servich, hac en em ienta coupabl a neglijançou pere ho deus er yencat en hoc'h andret.

Dre neglijançou repetet alies eo saver nebeut a nebeut eur voguer a zisparti etro Jesus ha nin.

Ha n'oc'h ens-hu qet roet golo en ho calnn da eur bassion dangerus benac, d'ar c'hloar væn, da un dezir habituel da receo meuleudiou an-dud, pa da songeznnnu, da zesirnu secret a impurete, elec'h mouga an eulfennnn qenta eus ar bassion-se, azalec m'oc'h eus he santet ne'h en em alumi en ho calon?

Ha n'oc'hu qet bet neglijant da gueuta da znnt da goves, neglijant en hn pedennou, en ofern, er sermon?

Pa en deus Doue hnc'h avertisset, dre youes ho pastor pe ho confessour, da renonç da certen passionou pere a gommance ennoc'h o ravach, pa ho deus lavaret renonç d'an daremplederes-se a reac'h pe a bermettac'h a vige great dedc'h alies gant tud a eur sex control d'oc'h-ini, ha sentet oc'h eushu? A n'oc'h eus-hu qet disprizet o c'husulou mad?

Pa revuzer da Zone ar pes a c'houlén diganeomp, en em briver, dre ar faut an-

unan, eus a sourci eur brovidanç particulier a Zoue, pehini a so evel eur savetegard hac a ampech au den da gaueza e nep seurt dizurs considerabl.

M'ac'h anavezit e vez unan benac eus an traou-se caus deoc'h da veza tennet varnoc'h ar malheur da goll Jesus, iit betec ar sourcen êns an drouc evit e dizec'ha.

Evel ma tired dour a un andret, epad na ves qet dizec'het, er memes tra e pec'het, qen a zistrujot ar pen-caus eus ho pec'hejou.

Redoublit eta a attantion varnoc'h oc'hunan. *Diouallit (a) ho calon gant an oll sourci possubl.*

Ne bellaït qet dioüs an or eus ho calon, Ar galon ne all qet beza bonle'het eb danger.

Dioc'h ma vezo conservet ha diouallet ar galon, e conservor ive guelloc'h pe falloc'h bues an ene, pe Jesus.

Bezit fidel da ober an traou bian evit gloar an Autrou-Doue, fidel da evita pep pec'het an disterra, gant aon na deufac'h da veza infidel ha pec'her en traou bras.

*An disprijanç (b) eus ar fautou bian a zispos nebeut a nebeut da goueza e pec'hejou bras.*

Jesus ne fell qet dezan a galon partaget etrezan hac ar re-all.

Ho calon en antier en deus great evintan. Tout e fell dezan he gaont.

Ar fautou bian-se, evel a c'hoarve gueyer

(*a*) Prov. 4. 23. (*b*) Eccl. 19. 1.

bian, caqeteres, distractionou bian er pedennou, en ofern; ar fautou-bian-se, var bere en em excuzit gant qement a facilite, ha pere a gustum eneou clouar en em bardonni, a bella, qsai eb er santfet, dioc'h Jesus, bac er pella diousoc'h, er memes fæçon.

Ne dorront qet tout-a-fæat oc'h union gantan, mæs dispozi d'he zerri. Jesus a gonsider ar pec'hejou bian-se mercou a glousrder eus ho pers, hac ar glouarder a ziminu an nombr ens e c'hrsçou.

Jesus a ra d'an ene clouar, evel a ra eur mæstr da eul loden eus he brat, var behini e losqe, er gommançamant, cals a zour red.

Mæs, o veza na brndu qet a yeot aouale'h, ha ne brofit qet eus an dour, e ra d'an dour redec var eul loden-all, pehini a bromet bac a brofit muioc'h.

Ar fidelite a antreten un union dener etre calon Jesus ha calon un den fidel.

Grit, en andret Jesus, evel a zezirit a rafe en ho qever.

Souhæti a rit e scuillfe en oc'h ene oll binvidiguezou e garantes, digorit eta dezan an oll dorojou eus ho calon.

Eur reserv benac evidomp hon-unan pe evit re-all, a zisques eur galon partaget, bac a rent Jesus evel jalous.

An disterra guer abers un den bac a garer, a so recevet mad.

Recevit ive ar memes tra inspiration Jesus, pe e royo deoc'h da anaout ar voyenou da dee'het dioc'h eur perc'het, pe e royo deoc'h moyenou da avanç en devotion.

*Ar Servicher.*

O Guere'hes! pehini a ouezas qer parfæt petra eo caret Jesus ha beza fidel dezan, me a esper penaus, siouret dre e'hraç Jesus, pehini a hrijot goulen evidon, e laqin e profit ho qentelliou.

Mæs souffrit, ô Guerc'hes santel! e lavarfen un dra pehini, etre re-all, a ra aon din. Fæbl ha fragil evel ma zou, allas! ha n'em bezo me qet ar malheur da goll e'hoas Jesus ha d'er e'holl memes evit jamæs?

*Mari.*

Va mab, rêson oc'h eus da gaout aon racse, ha ma n'ho pige qet an aon-se, me a glasqfe he inspira deoc'h.

Arabat eo gousoude e ve accompagnet a dronblien hae a re vras chagrin.

An aon da goll Jesus a dle heza moderet dre ar fiziang, evel ma touecar dre an dour eul liqueur re grèn.

Grit, eus ho costes, qement a zepand diouzoc'h evit perseveri e carantes Jesus, hac esperit digant e vadeles ar e'hraç eus ar bera severanç.

*Ar Servicher.*

En eo affligeant, ô mam dener! beza evel-se incerten evel ma ves nn ene pehini n'he deus qen aon nemet da vancout a bersever-ranç, ha da behini Doue ne rô qet da anaout hac hi a herseverq en he garantes.

*Mari.*

Ar stad douetus-se, va mab, a so partaich qement den a so c'hoas var an hent eus an eternite.

Evel-se eo bet falvezet da Zoue, gant aon na gouesfac'h e presomption.

Dleont a ra ho terc'hel en humilite, inspi-ra deoc'h ur disfizianç santel ac'hanoc'h oc'h-unan, hac ober deoc'h ober ho silvidi-gues gant aon hac en eur grena.

N'en deo nemet en èn e c'hailer beza en abri dioc'h pep aon, ha jouissa eus an assu-ranç eürus da veza atao gant Jesus.

## CHABIST XVII.

AN ENE FIDEL NE DLE QET EN EM ZIGOURAGI EN SEC'HORIOU SPIRITUEL, HA PA 'SEBLANT E PELLA JESUS DIOUTHI.

Doue a zalc'h avichon, a qever an eneou just, eur gomportamant pehini hô zroubl hac ho chagrin,

Eval ma fell dezan eprouvi o fidelite, no lez qet, epad un amser, e brezanç da veza santet gantho.

Evel-se e reas Jesus d'e vam santel.

Anaout a rea peguement a boan a raje dezi o tianqa diouthi.

Gouscoude e pelleas diouthi hac e chomas, eh ne vouie, ebars en templ.

Ene christen, mar plich gant an Doue-se a garantes oc'h eprouvi er memes feçon, n'en em droublit qet, en em arnit a gourach.

Gortozit gant patiantet e tistrofe Jesus d'ho caout.

Peguement benao ma ve atao tost deoc'h evit accordi deoc'h e zicour, pa er goulennot, so mad gouscoude e seblantfe avechou pellaat diouzoc'h, evit ma comprennot peguer malbeurus e vaac'h, m'ar er c'holfac'h tout-a feat.

Pa favoris un ene dre e gonsolationou, er gra evit he souten en he phoanniou.

Pa bermet goude-se e ve livret d'ar sec'hor, d'an desolation, er permet evit miret na guemero ourgouill eus ar vadelezou en deus evithi.

Oll mignonet Jesus, pe gasi oll, ho deus santet gueich joa, gueich tristidigues; hrema devotion, divezatoc'h dic'hout; un deves peoc'h hac un deves-all tentation.

Pa seblante Jesus en em bellaat diouthe, ho abandonni qasi evel dezo ho-unan, e santent ho oll sempladures; mæs n'en em zigou-

ragent qet, abalamour ma niént penans, ha pa na santfet qet e ve presant, ne veser qet nebeutoc'h assur eus e zicour.

Gouzout a rênt penaus Doue en deus gnelet en avanç ar poanniou à anduromp, hac en deus parconseqaît preparet evidomp ar voyenon da denna profit anezo.

Pa soutene e c'hraç ac'hanoc'h, dre zouçder ha dre gonsolation, e valeac'h gant plijadur ha gant facilite en hent eus ar berfection; mæs na songit qet e ve nense ho pe muia avancet.

Cals mui oc'h ens avancet er vertus, pa oc'h eus supportet ho tic'bout hac ho sec'hor spirituel gant patiantet, humilite ha sonmission.

Ar stad-se a abandon e pehini e seblant Doue hol lésel, a so trist, evit guir, abalamour ma ves aon atao na ve qehtoc'h eur bunition a Zoue eguet eur fêçon d hon eprouvi.

Gouscoude, ene christen, pa en em gavnt er stad se, pell dioc'h eoll fizianç, esperit atan, esperit ferm penaus souden e vellot adarre Jesus ho muia caret, er guelot adarre qen dign hac a ziaraue eus ho carantes, ha na eprouvo qet pell ac'hanoc'h, qen nebeut na mac'h eprouvas Mari.

Imitit neuze ar pres e devoue ar vam divinse da gaout adarre he mab. Evelthi clasqitên gant un dezir hac nn impatiantet santel d'her c'havout.

Mæs na vurmurit qet, pe m'ar grit eur

c'hlem benac, ra vezo evel bini Mari, eur c'hlem a garantes.

Va mab, emezi, perac oc'h eus-hu great evel-se deomp-ni? Ni a yoa dezolet d'ho peza collet.

Lavarit ive dezan : ô va Jesus! perac oc'h eus eprouvet gant qement a rigol, va c'halon?

C'hui a voar peguement e souffran abaoue na santan qet ho presanç: hac un infidelite benac eo eus va phers a ve bet caus deoc'h d'en em hellaat diouzin?

M'ar em eus meritet au dic'hont, ar atadma a abandon dre eur gomportamant pehini e defe displijet deoc'h, pardonit-en din, ô va Autrou!

Hivisiqen me a vezo sourciussoc'h da evita qement a elfe displijout deoc'h.

Mæs pe seurt motif benac ho pe d'am læsel er sec'hor-ma, me en em soumet da veza eprouvet er fêcon ma falvezo deoc'h, qeit a ma plijo ganeoc'h, nemet e conservin bepret ho carantes em c'halon.

## CHABIST XVIII.

### Eus ar vues cuzet.

*Ar Servicher.*

Plijet ganeoc'h, ô Guerc'hes santel! expliqa din ar myster eus ar vues cuzet ha dianavezet-se pehini a gunduac'h e Nazareth.

C'hui ho pije gallet, oc'h en em zisquez, gounit da Jesus cals a galonou ha cals a henoriou.

*Mari.*

Va mab, lacât a rean va gloar da imita Jesus e-unan, pehini a falveze dezan beza pell amser, var an douar, un Doue cuzet.

Deuet e zoa er bed-ma evit desqi d'an dud, dre e zoctrin, tec'het dioc'h an henorion, beza humbl.

Dre e vues cuzet, e Nazareth, e roas an exempl araue instrni.

An tad eternel a falle dezan beza henoret dre ar vues cuzet eus a Jesus, ha Jesus a breferas ar senrt bues-se d'ar burzudou en divige gallet da ober.

Dre an hent-se en dena disquezet penaus ar berfection hac ar merit, evit an nombr bras eus an dud, ne gonsist qet oc'h ober evit Doue traou bras, mæs oc'h en em oc-

cupi, pa zeo guir eo bonnues e volontes, a labouroa ordinal, a vichetou dister ha disprijabl erves ar bed.

Falvezet eo gantan distrompla an dud dioc'h an ide faus en em c'hreont eus ar santeles memes; car ne estimont netra ar santeles, ma na rear miraclou ha traou burzudus.

Mæs, dreist oll, condaoni a ra dre eno ar bres hacan basto deus an darn vuya eus an dud d'en em zisques, an desir e deus da veza estimet, ha meulet.

Va mab, carit beza cuzet, dianavezet hac ancounac'heat. Nemet e viot cavet mad gant Doue, petra ra deoc'h santimant ar bed var ho sujet? Ar bed a basse ha tout a basse gantan.

E Nazaret, me a bossede Jesus. Beza em boa e garantes, én en devoa va hini. Petra a faut davantach evit beza eurus?

Eur c'hougn bian a zouar a pehini e vefac'h tout-a-fæt dianavezet, hac e pehini n'ho pefe qan mad nemet ho crucifi, a dlefe seblantout deoc'h preferabl da oll balæziou ar rouanez.

Eno e cafac'h ar sourcen eus a zaëlon ar glac'har, evit en em voalc'hi bepret davantach dioc'h bo pec'hejou.

Eno, oc'h en em unissa bepret gant mui a familiarite gant Jesus, e cafac'h en e garantes, an tanva eus ar barados.

Eur vnes cuzet ha retiret a seblant deoc'h trist, abalamour n'oc'h eus jamæs tanveat e doucder.

M'ho pige commaneet d'e zanva, e cafac'h eo væn meurbet an henoriou hac ar plijadurezou eus ar bed, bac eo vænnoc'h c'hoas ar re bo c'hlasq.

Guir eo penaus, o veva pell dioc'h assambleou ar bed, e vezer alies sujet da c'hoapeires tud ar bed, pere a gav estonabl e tisprichfet bo divertissamanchou, mæs ar goaperes se memes o deus un avantach bras, abalamour ma c'hunissont cals mui gant Jesus, pebini a glasqer ebqen.

Nebeut a dud a so, va mab, pere a vev e peoc'h, nebeut a so tud spirituel hac interior, abalamour ma zeus nebeut hac a gar en em denna eus a greis ar foul, evit ebom bo-nnan gant Jesus.

Beza e zeus, memes, pere a ra profession a vertus, e pere gouscoude e veler nebeut a vertus, e pere gouscoude e remerqer nebeut a vir devotion : abalamour ma vevont rezissipet ha ma caront re en em zesques, guelet ha beza guelet. Ho devotion a so tout e comsou.

En effet, æssoe'h eo parlaut e gnis tud devot, eguet n'en deo beza devot.

Ar c'hraç ne ebom qet pell en un ene dissipet pehini a glasq tenna varnezi aellou

unan-all, differant dioc'h ar pried celestiel, dioc'h Jesus.

Goulennit ons Jesus unan ens ar sclerigennou vras-se pere en dens roet d'e zænt, ha pere ho deus sclerreat ho speret var honheur *eur (a) vues cuzet e Doue gant Jesus-Christ.*

## CHABIST XIX.

### Eus ar vues interior.

Da Vari eo e conven particulieramant an desteni-mą eus ar Speret-Santel: *Oll (b) gloar merc'h Sion a so en he interior.*

Ar pez a ouzomp eus he actionou exterior, nen deo netra e comparæson eus ar pez a bassee en e c'halon.

En em represantit ar vam-se, guerc'hez, en he zy a Nazareth.

Antreit a speret betec he interior, ha grit argument-se ho sindi.

Mæs piou a alfe compren ha affectionou, he zantimanchou, he dezirou ?

Piou a alfe lavaret ar pez a bassee er galoune-se eus ar santella crouadures ?

C'hui ehqen, ô va Donel a occupe oll buissançon he ene.

(a) Coloss. 33. (b) Ps. 44. 14.

C'hui ebqen a yoa ar peu-eans hac ar fin ens he oll actionou.

C'hui a yoa continuelamant presant d'he speret.

Ho quelet a rea en oll draou cronet. Netra ne alle he distrei dioutoc'h, abalamour ma zoac'h tout evithi e pep tra.

He jnjamanchou a yoa reglet var ar maximon eus ho furnes eternel, he œuvrou reglet dre ho speret; he c'honversationou o devoa evit sujet ho carantes.

Pell dioc'h pep commerç gant ar bed, Mari en em occupe a Zone, eus a labourou he zy, gant an oll liberte eus a on ene diangach dioc'h pep interest ha pep santimant humen.

Petra benac ma zoa, dre eur c'hraç particulier, mæstres ens a oll mouvamanchou he c'halon, gouscoude e qemere ar precantionnou ar re vrassa evit serri anezan dinus pep tra nemet dious Doue: en em reheich e divige great un affection, an intantion, un dezir pehini n'en divige qet he savet mui-oc'h-mai varzu Done ha pehini ne vige qet en em rapportet da Zoue ha d'e c'hloar.

Dre ar sqêr-ae e veler petra an ar vues interior.

Consista a ra o veilla vernomp hon-unan, var hor c'halon, evit ma vezo ha oll affectionou evit Doue; var her speret, evit ma

servicho peb tra da zevel e songezonoo varzu Doue.

Ar vigilanç-se a so evel eul lagat hepret digor, pehini a zisting petra a zeu dioc'h an natur, evit er mortifia; dioc'h ar c'hraç, evit en heulia.

Dre ao êves-se varnomp hon-nuan a e'hobtener ar c'hraç hae an ners da oher atao hon oll actionou en un hevelep fécon na zeuer qet da heoilla deziroo an natur.

Eb ar vigilanç-se, e rêr cals a fautou, a collou bras; mæsganthi, eh oher netra a extraordinal en apparanç, e rêr cals a draou santel pere hor rent tud vertuzus.

Pet hermit ha pet guerc'hes santel a so erruet er c'henta renq eus ar re eurus, dre ar merit ehqen eus a eur vues interior?

Na danvaot james ar peoc'h-se *nac (a) ar joa pehini a zeu digant ar Speret-Santel*, nemet beza e veac'h an den interior.

An den intarior a voar eu em bossedi: evel ma veill varnezan e-unan evit en em ziouall ous ar passionou-se pere a chaden an ene hac e rent esclavoures dan droucaperet, e conserv peoc'h ar galon, betec an traou capabl da squiza eur batiantet ordinal.

Mas an den dissipet, er c'hontrol, en em dournant, en em ampress, en em dro e mill fécon evit traou neant, inutil, indigo eus e

(a) Rom. 14. 17.

enelasq; ha dre-se, e coll e repos hac e dranqilite.

An den interior oe anaves qen fornes nemet an hini a so erves Doue, furnes pehini, o tizolei dezan an neant eus a draoo an donar, a zav e zongesonou hetec ar gootemplation eos an traou celestiel.

An den dissipet ne gonsult nemet prudanç ar c'hic; qement a apparis pellaat diouthi a zo, en e zantimant, follentes ha defaut a finessa.

Ar c'henta a so hepret var évez gant aon da veza tromplet gant e zaoulsgad hac e sqianchoo-all; an eil, ne henill nemet e santimaochou e-unan, e sqianchoo naturel, da bere e rapport qement a ra.

Laqit bo plijadur da sonjal e Dooe, da glasq Dooe e qement a reot, da rapporti peb tra da c'hloar Dooe, hac ho pezo eanoc'h oc'h-unan rouanteles Doue.

Beza e viot neuze *ar (a) guir gristen-se* a behini e parlant Jesos eo aviel, *pehini ador Doue a speret hac e guirioncs*.

Perac an darn vuya eus an dod a so atao en drouhlien, atao er c'hlemou? Abalamour ma condnont eur vues oll dissipat. N'eo en occnpont nemet eos an douar.

Meur a bersonach memes pere a seblant heza atao gaot Doue, erves m'ho goeler o veva, n'eu dint qet gouscoude ar pes ma sehlantont beza.

*(a)* Joan. 4. 23.

Ho c'halon a so partaget dre nn infinite a attachou ioutil, bo speret a so occupet ens a nn nombr bras a sonjezonou væn.

Doue ebqen a so an objet eus a sonjezonou nn den interior. Doue ebqen a so an objet eus e attantion hac eos e galon. Ar rest ne ra impressioo ebet varnezan.

Ret eo regli an dianveas dre an diabars eus ar galon. Mæs an darn vuya a ra ar c'hontrol.

Er re-ma, an diaoveas eus an den a regl hac a hent fall e interior.

Gouezit éta occupi ho speret eus oc'h interior, ha n'en em occupit eus ao traou exterior nemet e qement a m'er goulenoo Doue diganeoc'h.

Pa rencot memes, dre ho stad, en em occupi a draou exterior, henillit ar c'hraç pehini ho qelen da exsmina affectionou ho calon hac intantionou ho speret.

Na gredit qet oa gonvenfe ar vuez interior nemet da certen tud ha da certen amser. Ar vuez-se a ell mont assambles gant an deveriou a bep stad, gant ar sourciou ar re vrassa.

Ar vues interior a eller da gundui er malheur qeo couls hac er bonbeur, er c'hlenvet qer couls hac er yec'het, er mouvamant qer couls hac er repos, en amser ma vezer troublet hac eprouvet, qer couls hac en amser a galm hac a beoc'h.

N'en deus rencontr ebet er vues e pehini

ne alfemp qet antreal ennomp hon-unan evit examina petra a basse ennomp. Mæs, dreist peb tra, en em roit d'an exerciçou eur ar vues interior, mar ho calv Done dazo.

An exerciçou-se a so cala anezo, ar veditation eus ar guirioneziou eternel, ar gummunion freqant, ar hreuriezou, ar rosers.

Mar negligit ar voyennou-se a berfectinn, en em zissipot, hac en em glascot mui oc'hunnan eguet na glascot Doue.

## CHABIST XX.

### Eus ar Silanç.

*Ar Servicher.*

Droc'hui, Ronanes ar vertuzinn, en em adressan, evit desqi tevel ha parlant a hropus.

C'hui oc'h ens bet pratiqet ar vertus eus ar silanç en eur feçon qer parfæt, ma c'hellit, gnell eguet hini-all, desqi din e phrtiqa vaunan.

An aviel a rapport deomp hinieunnu eus ho comzou, hac e velan ne barlantit jamæs nemet dre ar motif eus eur vertus benac.

Pebes carantes evit ar burete! pebes humilite! pebes soumission er c'homsou pere s sdressoc'h d'an Arc'hæl pehini s zenas d'ho saludi en bano an Dreindet sdorabl!

Parlant a rit, e ty Elisabeth, avit renta graçou da Zoue eus e favenriou.

Pa oc'h ens cavet a naves ho mab Jesus en templ, e patlantit ountan evit disques bo teneridigues a vam, hac en eured Cana, e parlantehoc'h evit procuri guin d'an dud pere n'e devoa qat, o pedi Jesus da ehaneb au dour e guin.

A hent-all, e tavit, e meur a circonstanç o pere e seblanta e viga bet dleet deoc'h ober pers ens ho santimanehou d'ar re a yoa assambles ganeoc'h.

Test eus ar burzudou pere a errue da c'hiniveles Jesus, e'hui a glêve ar pes a lavare hac a gane en henor dezan au æles hac ar bastoret.

Netra ens ar pes a lavarent ne echappe diganeoc'h, mæs, eme an avieler, *destum (a) a reac'h tout en eur silanç leun a religion.*

En templ e pehini a presantcboe'h ar buguel Jesus, e chomehoe'h en eur silanç a admiration, a behini an avieler n'en dens qet manqet da barlant, abalamour ma tlie hon instrui.

Goude-ze e pignoe'h gant Jesus var menes Calvar. En ho sa e chomjoc'h dirac e groas, recen a rejoc'h e ziveza huanad. Mæs epad an oll amser-se, ne lavarjoc'h guer, mæs der-c'hel a rejoc'h eur silanç parfæt a batiautet hac a resination da volountes Doua.

(*a*) Luc. 2. 19.

*Mari.*

Va silanç a barlant ouzoc'h, va mab. An oll eneou devot a gompren ar gnella ar pes a lavar dezo.

Ar speret a zevotion pehini a roe Done din, a rea din rei peoc'h en oll circonstançou a pere gloar Doue pe garantes an nessa ne exigent qet e parlantchen.

Ar silanç-se a zesq deoc'h penaus, evit beza devot er galon, evit beza den interior, e renqer parlant nebeut, parlant gant reflexion, parlant, en eur fêçon benac, erves ar Speret-Santel, pehini a inspir e goelet ar galon, ar pes a dle da lavaret an hini er c'honsult.

Caret parlant cals a so eur merq a eur galon hac a eur speret leun a scanvadures ha dissipet bras, hac an dissipation-se a so dija un droug bras.

Ar santimanchou a zevotion a ya eas da goll, pa barlanter cals. Ar silanç o c'honserv hac o c'hreeva.

Caout a reot nebeut a dud pere o defe qeus da veza tavet; cals, er c'hontrol, o deves qeus da veza parlantet re.

An den fur aoualc'h ne barlant *nemet (a) pa ves poent*, da lavaret eo, pa ve fall pe diaapropos rei peoc'h.

An hini ne voar qet miret e deaud *a so (b) henvel oc'h eur guêr a behini en dorojou a so digor d'an oll.*

(*a*) Eccl. 20. 6. (*b*) Prov. 25. 28.

N'en deo qet possubl parvuis *ne rafet (a) eur pec'het benac, pa barlanter epad re a amser.* An hini a harlant neheuta eo ar furra.

Anavezet e zeus penans en dud a harlant nebeuta a ves purvuia ar re santela.

Dalc'hit mad en ho memor eo atao avantajus rei peoc'h, pa na ves qet a necessite da barlant.

Ne qet nn dra vian gouzout peur parlant ha penr tevel. Hahil e c'haller beza hac arontet en traou-all, hac ignori ar poënt-ma.

Gouzout peur parlant, gouzout peur tevel, graç Doue en desq guelloc'h eguet ma ra oll guentelliou an dud.

Va mab, sul neheutoc'h e parlantot oc'h ar gronadorien, aulvi a se Doue a harlanto ous ho calon.

Considerit ar mill dra inntil a bere e parlanter parvuia er bed, evel capabl da viret onzoc'h da veza bepret unisset gant Doue, pehini a giasq en em gommnnica deoc'h.

Dreist peh tra, parlantit nebeut eus oc'h'afflictionou hac ho poanion. An dnd ne guemeront qet enno an oll bern a zongit.

Parlantit cals aneza d'an Autrou-Doue, pe roit-hi da anaout d'ho Confessour, pehini oc'h instruo hac ho consolo dre sicour ar religion.

Na harlantit qet, dreist peh tra, eus ho miseriou, eh necessite absolu, pa ves un all benac

(a) Prov. 10. 19.

eaus anezo. Car aliès ho pe sujet d'en em rebeich, ar pes ho pefe lavaret a re var an traou-se.

## CHABIST XXI.

### Eus a union an ene gant Doue.

*Ar Servicher.*

Doue a garautes, bezit binniguet da jamæs evit an union spirituel pehini a so pliget ganeoc'h antreteni gant ar Verc'hes santel-se, pehini ho poa choazet evit heza mam hor Salver.

Ha c'hui, ô Guerc'hes santel! recevit ar meulendiou just pere a veritit evit bssa bet atao fidel da chelaou ha da heulia graç Doue.

Ne squissen jamæs och'h admira ho vertuziou excellant. Mæa particulieramant ar pes a ra va admiration, eo an union stard ha continuel-se pehini a ouijoc'h conservi gant Doue,

Ho calon, goullo a bep affection, a bep attach ous ar grouadurien, a voa evel eur baradus cuzet ha mysterius, e pehini an Autrou-Doue en em blige oc'h oher e zemeuranç hac e pehini e chouissac'h e peoc'h, eus e brezanç.

Ar c'housqet ne dorre qet ar c'hommerç douç-se, hac e c'hellac'h lavarat, evel an ene devot : *Cousqet (a) a ran, mæs va c'halon a veill*, occupet a Zoue.

(a) Cantic. 5, 2.

Petra pa de roet din-me chom evel se nnisset gant Doue, ha derc'hel oc'h an douar dre liamou va c'horf ehqen!

*Mari.*

Va mab, eur c'hrac vras am beus bet digant Doue da non pas coll jamæs, a vêl, e hrezaoc.

Mar tezirit ar memes faveur, commancit dre en em zigagi dioc'h pep affection terrien ha dre en em zistaga a galon dioc'h qement n'en deo qet Doue.

Coustout a rai deoc'h, guir eo, cals a hoan. Mæs an union gant Doue, dre e c'hrac, pehini a vezo recompans oc'h effortchou hac ho sacrifiçou, ne oufe qet heza prenet re guer.

En em servichit, a hent-all, ens a guement so en dro deoc'h evit sevel ho speret varzu Doue. A hep tu e cavot mill sujet d'er meuli ha d'er glorifia.

An evou, pere a ruill gant qement a vajeste a zioc'h ho penn, a annonç deoc'h e c'hloar. An eclat eus ar stered a so un imach eus a e'heuet hor c'hrouer.

An immansite ens ar mor a zepeign deoc'h an immansite eus ho Toue.

Qemeot tra a zo partout dre ar hed a barlant deoc'h ena e herfectionou.

Tout, hetec ar vianna fleuren eus ar prajou, a so evel eul levr digor d'ho taoulagad, pehini a zigac sonch deoc'h anezan.

Eb sortial ac'hanoc'h oc'h-unan, e c'ballit caont hu Toue : e Doue ha dré Zoue, oc'h eua bues, mouvamant.

Doue eo a sclérigen ho speret, a rumu ho polontes, *a sco (a) var dor ho calon, a c'houlen (b) diganeoc'h ar galon-se*, er feçou an denerra, ar garantesussa.

An Doue-se a bep madeles a veill var ho couservation, a gommand d'an amser, d'an ær, d'an douar fournissa d'oc'h ezomon.

Neo qet eta necesser er c'hlasq pell dinnzoc'h. Antreit ennoc'h oc'h-unan, taulit evez ous e hrezanç : he rei a rayo da santout deoc'h e meur a fécon.

Gueich e vezu dre aclerigennou vraa, dre sclerigennou subit; gueich dre un touch secret, dre santimanchou devot. Avechou, dre rebechou carantezus eus oc'h infidelite.

Dionallit na lacafac'h opposition d'an uperationou differant-se eus ar c'hraç, dre eur scanvadures benac a speret pe dre un dic'hnut volontier.

En em roit d'an exercíçou pere a ell hu tonguen ar muia varzu Doue, d'al lectur eus al levriou mad, d'ar veditation, pa ho peza amser; d'ar gonfession, pa vezo red d'hu coustianç; d'ar gommunion freqant, d'ar beden fervant.

En em acqnittit eus an traon-se gant eur guir speret a religion.

(*a*) Apoc, 3. 20. (*b*) Prov. 23. 26.

En traou ordinal, var ho micher bac en bo condition, en em gonformit da zessinou ar brovidanç, pehini he deus evel merqet deoc'h an occupationou-se hemdes.

Na rit netra gant pres ha gant hast. Ar brecipitation, en traou santel memes, ne all nemet noazout d'ar speret interior dre behini en em unisser gant Doue.

Pa viot er joa pe en dristidigues, na heuillit qet ho mouvamanchou hac ho santimanchou naturel.

Exposit ho calon, roit da anaout e stad, non pas d'an dud ordinal, mæs da Zoue, e secret, pe d'ho tirector, evit goulen e avis.

Carit ober pers da Zoue eus ar pes a ra ho tristidigues pe ho choa.

Considerit-en evel un tad pe eur mignon e calon pehini e c'hallit laqât gant fizianç ar sujet eus ho chagrinou pe ho choayou.

Dre ar fizianç-se, dreist peb tra, e c'houhenzer calon Doue, hac e c'havancer en union santelse eus an den gant e Zoue, pehini a ra douça consolation un ene christen var an douar.

## CHABIST XXII.

### EUS AN DEVERIOU EUS HOR STAD.

Doue a e'houlen ral meurbet e rofemp da anaout dezan hor c'harantez dre draou caer hac extraordinal.

Ar garantes evit Doue a brouver dre ar fidelite a ves da ober mad an deveriou eus ar stad e pehini e vezer laqeat gant e brovidanç.

Dre ar fidelite, Mari he deus acquizitet merilou pere bo deus he savet dreist an Ælea.

Tregont vloas he zeo chommet cuzet e Nazareth gant hor Salver.

Eno, he sourci principal a yoa da ziorren ar mab divin-se, da veritout atao muioc'h fizianç be phried, ha da fournissa d'he famill, dre eul labour berves be ners, ar pes a yoa necesser dezi.

Desqit, dre exempl ar Verc'hes, da betra e tleit particulieramant en em applica, m'ar fell deoc'h beza santel.

En em drompla a ra eh nep a sonch dezan e renqer ober ouspenn an deveriou ens he stad evit beza santel, ha neglija an deveriou eus ar stad avit en em occupi a draou estranjour.

Ar vrassa perfection eo caret hor stad, n'eus forç peguer commun eo, ha ramplissa he obligationou, pa ves ar stad-se en urs ar brovidanç, pa fell da Zoue e vemp ennan.

Un artisan pehini a c'hounit e vara dioc'h ar c'huezen eus e vizach, un tad a famill pehini a vev eb ambition, gant un danves commun hac ordinal, ne reont qet nebeutoc'h ho silvidigues eguet he ra ar re a so e conditionou huelloc'h, ar re mamos a exerç ar fonctionou eus an urzou sacr.

Alies memes, en em savéteont gant nebeutoe'h a zanger.

Ar guella stad evidoe'h nen deo qet bepret an hini a zehlant deoe'h beza ar parfæta, mes an hini e pehini oc'h laqeet gant Doue.

Un errol hac un drompleson eo, falvout beza santel evel ma plich deomp, ha non pas er c'his ma plich da Zoue.

Ne rer an traou gant perfection nemèt pa ho grear abalamour ma faut da Zoue hac evel ma faut dezan e vent great.

Ar merit eus hon actionou a zepand cals nebeutoe'h eus an traou a reomp, eguet eus an intantion e pehini ho greomp, hac eus ar gonformite ho deus gant bolontes Doue.

Doue a c'houlen diganeoe'h e rafac'h bepret traou dister, mar qirit, ha e'hui a fell dene'h ober actionou bras hac extraordinal.

Ac'hano ec'h erruo na reot mad nae an eil rum, nac egnile.

*Martha*, (*a*) *Martha*, eme hor Salver da c'hoar Lazar, *en em hasta hac en em ambarrassi re a rit*, hac en em drompla rit, e'hui pere evelthi, a fel deoc'h ober mui eguet na c'houlen Doue diganeoc'h.

En em gontantit da ober ar pes a c'houlen diganeoc'h; grit-en gant ar memes ardeur evel pa ve un dra benac a vras.

Petra a rêe a gner bras, a qen extraor-

(*a*) Luc. 10. 41.

dinal, ar c'hreg crèn ha fur, ens a hebini ar Speret-Santel a ra ar veuleudi?

Lahourat gant he c'heyel ha qemeret sourci a zervich he zy.

Beza en ilis, ober oræson, hizita ar re glan, chetu eno œnvrou excellant. Mæs mar ho grit pa vezit obliget da draou-all dre ho micher, ha credi a ellit-hu e rit bolontes Doue?

Ret eo pedi ha pedi aliea. Ret eo memea, qement ha ma zeo possuhl, pedi atao, mæs mar c'habandonnit, evit pedi, an occupationou da bere oc'h oblich ho micher, ho pedeu n'en deo qet agreahl da Zoue.

Pet œnvr collet evit an èn ahalamour hor bolontes propr, ha non pas bolontes Done, a vezo het ar pen-caus anezo!

Mæs peguement a denzoriou a verit na zestnmo qet, en actionou hac en exerciçou eus a eur vuez commun hac ordinal, an nep en devezo ho great evit ohoissa ehqen da volontes Doue!

Cals a dud, pere ne zehlantont qet deoc'h acqisita meritou hras, a vezo gouscoude henoret en èn muioc'h eguet na songit, abalamour d'ar fidelite ho deus d'an deveriou ar re vianna eus ho c'hondition hac ho micher.

Ar mæstr a hebini e parlant an aviel, ne lavar qet d'e servicher: *Antreit (a) er joa*

(a) Matth. 25. 21.

*eus ho mæstr*, abalamour ma zoc'h bet fidel e traou bras, mæs *abalamour ma oc'h bet fidel e traoa bian hac e nebeut a dra en apparanç.*

## CHABIST XXIII.

PENAUS E RENQER SANTIFIA AL LABOUR HAC AN OCCUPATIONOU DIFFERANT EUS AN DEIZ.

*Mari.*

AN deverion eus bo stad a ro deoc'h, va mab, cals a sourciou : mæs oc'h en em acquitta anezo, ne songit qet eur moment e Doue.

*Ar Servicher.*

Guerc'hes bepret fidel hac evéziaut, plijet gueneoc'h desqi din penaus e c'hallan, dre hoc'h exempl, en em unissa gant Doue epad va labour hac eu occupationou eus va stad.

*Mari.*

Va mab, al labouron, an occupationou memes ar re boaniussa, ar re a ro muia ambarras, nen dint qet capabl da arreti ba da ampech, en un den spirituel ha devot, e union a speret gant Doue.

Un ene custum da sonjal e traou mad, a zigas æs meurbet en e memor, ar brezanç a

Zoue, bete memes en occupationou eus e stad, e pere e zaus ar muia trous hac e pere e seblantfe dleout beza dissipet.

Ar hurete a intantion da ober peb tra evit gloar Doue a so evel an ene eus a guement a rà; an offranç a ra eus à bep tra da Zoue, a ra dezi evita un dissipation e pehini ne goues nemet re alies an eneou neheutoc'h attentif.

Ar speret a feis hac a religion a guëra peb œuvr, o douça, o reut oll santel.

Ar pes a ves great en intantionou-se, gant ar speret mad-se, a so un œuvr agreabl dà Zoue, pehini he c'hav dign eus e recompansou.

Grit evit gloar Doue ar pes ne ra qement a re-all nemet evit ar hed, pe evit un interest temporel.

En em occupit eus ar pes a c'houlen ho stad, mæs grit-en gant intantionou christen.

Evel se e labourot assambles evit an amser hac evit an eternite.

Mar en em laqit el labour, dre c'hout, dre faltazi, dre goutraign, dre gustum, dre eur motif benac humen ebqen, e veza neo qet Doue ar pen-caus eus hoc'h œuvrou, eus hoc'h occupation, e passeot meur a heur eh rei dezan affectionou ho calon.

Na livirit qet ne allit qet sonjal e daou dra assambles.

Eur galon ne ves qet pell o lavaret d'e Doue ar pes a fell dezi lavaret dezan.

Martha, pebini a laboure evit Jesus, n'he devoa qet distroet dioc'h be labour pa barlante anezan d'be c'hoar.

E creis oc'h occupationou a parlantit anezo d'ar re pere a so en dro deoc'h.

Parlantit anezo ives ota d'ho Toue, pebini a so preasant da guement a rit. Lavarit gonatudie : Va Doue, me ra an dra-ma evit ho cloar.

Conversation an Autrou-Doue, differant bras dioc'h qement a ganziou a vea e toues an dud, *n'e deus (a) netra a guement a zisplichfe nac a inoufe.*

Cauzeal oc'h Doue a so memes un avantach e pep fêçon ; car eo ober a eller e creis pep seurt labourou.

Galloud a rer dont da veza eur sant braa oc'h ober ebqen traou commun, mæs eb o ober en eur feçon commun.

An darn vuya eus an dâd oe reont ar pes a reont, nemet abalamour ma zeo ret dezo en ober.

En ober abalamour m'en ordren Doue, hac en intantion da blijout dezan, chetu ar pes ne sonjont qet.

Evidoc'hui, va mab, lavarit da Zoue, an eur labourat : Va joa eo ober ho polootes, va Doue, hac evit plijout deoc'h, ha pa va

(a) Sap. 8. 16.

cals poaniussoc'h ha cals rustoc'h, va phoaniou ha va labourou ne ziminuint netra eus va application d'en ober evit ho cloar.

Offr a ran deoc'h, va Doue, va oll fatig ha va oll labour, en union gant ar re en deus andurct Jesus evit va silvidigues.

Mar prosper ho labour, binniguit an Doue pehini a ra dezan prosperi. Ma na brosper qet, en em soumettit d'ar vortification-se pehini a so permettet gant Doue evit amprou ho patiantet.

Dre an union-se gant Doue en oc'h oll actionou, ar re vianna, ar re zisterra en apparanç, a vezo savet betec ober meritout mill ha mill degre a c'hloar er barados.

## CHABIST XXIV.

### Eus ar garantes a dleomp da oaout evit Jesus.

*Ar Servicher.*

Mam santel a Jesus, pa vevac'h e Nazareth gant Jesus, an dnd n'en anavezent qet. En disprijout a reent memes hac en abandoni. Mæs bezà en devoa ar gousolation da veza caret gant e vam.

Ho carantes evit Jesus, ô Mari! a yoa sincer, ardant, tener ha fidel. Anaout a reac'h e

voa an Done leun eus a berfectionou infinit; er c'haret a reac'h dre-se, mui eguet n'er c'har, n'ho deus er c'haret, ha n'er c'haro jamæs an oll Æles hac an oll Sænt.

Ho carantes evit Jesus he devoa un dra benac excellantoc'h, infinimant excellantoc'h eguet carantes ar mamou ordinal.

C'hui a garie e Jesus eur mab Doue ha den assambles. Evel-se ho poa hac ho pens c'hoas un desir bras d'er guelet caret gant an oll grouadurien ræsonabl, qement a m'er c'harac'h.

Ar merq patant eus eur garantes pur evit Jesus eo clasq e ve partaget gant an oll, hac e passefe ar flamm eus hor c'halon en oll galonou.

Ret e ve anaout Jesus evel m'en anavezac'h evit er c'haret en eur féçon qer parfæt a m'er greac'h.

Evit parlant dignamant eus ho carantes evit Jesus, e ve ret gallout lenn en ho calon oc'h oll santimanchou caer evit Jesus.

O Mari! digorit-en deomp oc'h-unan, ar galon-se pehini a gar qer parfætamant.

Dizoloit deomp ennan an oll hurete, an oll deneridigues, an oll ardeur, an oll lealdet eus an oll santimanchou a bere e zoa anflammet evit Jesus.

*Mari.*

Va mab, ne vigen qet bet dign da veza mam Jesus, ma ne vige bet va c'harantes evintan dreist hini an oll grouadurien-all resonabl ha dreist carantes an Æles o-unan.

Bemdes e creşqe ennon ar garentes-se evit Jesus, abalamour bemdes e tizoloen ennan perfectionou neves.

Ne danveen a zouçder nac a vonheur nemet er garantes-se.

Carantes Jesus a yoa va magadures, va bues, va repos, va joa, va deliçou.

Cundui a rean e Nazareth eur vues paour ha dianavezet. Mæs dizommeget mad e oean a guement-se dre an tensor a bosseden, o possedi Jesus.

Dre ar vad-se ebqen e c'haller en em estimout eürussoc'h eguet an oll rouanez assambles.

Eürus, mill ha mill a guech eürus ar c'halonou pere a vev eus a garantes Jesus, pere ne vevont nemet evintan, ha ne zesiront nemetan!

Ar garantes a Jesus ebqen a rent ar galon tranqil ha contant.

Netra ne all plijout pell anez ar garantes-se.

Petra a ell da danvaat a agreabl er bedma, en hini ne danva qet peguement eo Jesus dign da veza caret?

Sulvui e carer Jesus, sulvui e santer ar blijadur a so o caret an hini a so, e guirionez, mad hac infiniment dign da veza caret.

Pe gusr bras benac e c'halfe beza er vuesma ho miseriou, neu deus qet a vizer da veza comparachet d'ar vizer a so o chom eb e garet.

An nep ne gar qet Jesus, hac en en deus studiet petra eo Jesus? Hac en e voar peguement eo digu da veza caret.

Jesus a unis annan an oll guenet hac an oll herfectionou naturel, mæs en eur feçon qen excellant, ma raont aasaan an œuvr parfet eus a aaouarn Doue.

Jesus a unis ennan an oll berfectionou eus ar c'hrsç, en bevelep fêçon ma zeo ennan, evel en ho zourcen, e za an oll dud da guemer an oll graçou.

Jesus a unis ennan an oll berfectionou eus a Zoue, a behini ar substanç bac an natur a so ennan.

Puissant eo eus a huissanç Doue, cuër eus a c'henet Doue, fur eus a furnes Doue, santel eus a santeles Doue.

*Ar Servicher.*

Ah! ha pa ne ve qet Jesus infinimant dign eus va c'harantes, ennan e-unan ha dreizan e-unan, abalamour ma en deus va c'haret infinimant, eo ive infinimant dign eus va oll affection.

Pebes souffrançou n'en deus-en qet anduret evit disques dia em c'har!

*Mari.*

Ajontit, va mab, penans ar grevusdet eus e souffrançou n'e deus qet contantet an desir

en devoa da souffr. Ar garantes ne lavar jamæs aouale'h.

Mæs, eus an oll garanteziou, an ardanta hac ar presseta d'en em rei da anaout, eo carantes Jesus.

Jesus en divige roet, evit ho silvidignes, mui c'hoss egnet n'en deus great, ma en divige gallet rei evidoc'h na dra henac mui eguetan e-unan.

O va mab! mar cavit un objet dignoc'h eus oc'h affectionou eguet na deo Jesus, e consant o accordfac'h d'an objet-se; mæs m'ar ho merit Jesus dreist pep tra-all tout, araue pep tra-all, ha c'hui a gredo ho refus dezan?

*Ar Servicher.*

Ah! ra zisparisso eus a zirae va daoulagad qement so eus ar bed-ma! Ne fell din mui caret, ne garan mui nemet Jesus!

*Mari.*

An nep a anav Jesus, a zispris, en effet, ar rest. Ar hed n'en deo mui nefra evit an nep en deus tanveat an douçder infinit eus e garantes.

*Ar Servicher.*

Mar caran, e c'hallan eaout Jesus evit mignon. Mar neglichen en em hrocuri un bevelep bonheur, e veritfen erfad heva malhenrus.

*Mari.*

Ya, va mab, qemerit evit objet ens boc'h oll garantes an bini n caret pehini ne ves jamæs a lec'h da gunz ebet, pehini neo qet sujet da chench, ha pehini, pell dioc'h beza lamet diganeoc'h dre ar maro, a denyo, er c'hontrol, gonde bo tremenvan, da veza ho possession hac ho mad eternel.

Jesus ebqen a so ar mignon fidel ba constant, pebini ne vanq qet, a lec'h ma vanq ar vignonet-all.

Enr goms ebqen eus ar mignon-se a zigaç ar gonsolation en enr galon affliget. Ar re-all ne dint nemet consolatourien importun.

Pe sort dic'hont, pe sort chagrin a ellit-hu da santout, mar boc'h eus carantes Jesus en bo calon?

Ma rên Jesus en ho calon, mar e ma eno var e drôn, e zoc'h an den ar pinvidica, ar puissanta, an eürussa pebini a ve bac a elfe beza var an douar.

Carantes Jesus a so enr mad gant pehini en em basseer eus ar re-all tont. Jesus ba n'en deus-éu qet pe a dra da gantanti ar galon er c'har?

*Ar Servicher.*

O va Jesus! ô va Done! dre ar garantes e deus bet evidoc'h ho mam santel, me c'hon-len digneneoc'h ar c'hraç d'ho caret qement,

O

na garin netra en tu-all deoc'h, netra qement ha c'hui, netra-namet dre garantez evidoc'hui.

Ne allan qet ho caret eval m'ar meritit; mæs me fell din, gaut sicour ho craç santel, ho caret qement a ma ellan.

Allumit em c'halon an oll garantez a behini e fell deoc'h ho carrea. Me a garre a taufe ar flamm divin da renta va c'halon qen ardant evidoc'h, ma ve consumet oll dreizi.

Anaont penaus Jesus a so dign da veza caret, eb gallout e garet qement ha ma verit beza caret, a so aus verseriati pehini ne oufe beza soulaget gant netra nemet gant an desir bepret nevez aus a eur garantez ardantoc'h evit Jesus.

---

## CHABIST XXV.

### Ret eo studia Jesus, hag en em broposi anezan evit squer.

*Mari.*

VA mab, ha n'en doc'h-u qet eus ar gristenien-se pere a barlant gnelloc'h eguet na reont, a bere ar c'homzou a so caeroc'h eguet an œuvrou?

E certen momenchou a ferveur, ar santimanchou a vescaer, mæs goude-se, ar gomportamant a ves dishenvel.

Lavaret a rêr da Zoue er c'harer; sehlantout a ra memes er santfet, ahalamour, en amser ma ra e c'hraç impression, e scuiller eur berad daelou douç henac; mæs an dra-se neo qet c'hoas eur merq certen eus ar guir garantes.

Jesus, evit testeni eus ho carantes evintan, a c'houlen e c'heuilfac'h an azemplou a vertus pere en deus roët deoc'h.

*Ar Servicher.*

O Mari! model parfæt a vertus, da guement-se e zoac'h appliqet-oll epad ar hloavezion a dremenjoc'h gant Jesus, e Nazareth.

Ni a vel en avial penaus e chelaouac'h gant attantion an oll gomzou a Jesus; e taulac'h eves ous e oll actionou, *o (a) meditac'h, hac e talc'hac'h sonch anezo.*

*Mari.*

Ya, va mab, studia Jesus a voa va occupation hrincipal, hac en imita, va sourci ar vrassa.

Ra vezo ive ho studi medita hoes Jesus, evit e imita. Trait hoc'h ardeur varzu eno.

N'en deus a vir hahilite nemet an hini a ves var sujet Jesus. Ra vezo Jesus eta ho mæstr, ra viot instruet gantan anezan!

Jesus a so eur roue pehini a verit oc'h oll henoriou. Ar principalla henor a c'houlen

(*a*) Rom. 15. 3.

diganeoc'h eo ma e'himitac'h e vertuziou.

En em gomparit alies oc'h-unan gant Jesus, ho model bras, arane ma viot examinet var ar model-se dirac tribunal Doue, da heur ho maro.

Ar garantes en deus het Jesus evidoc'h a so het caus dezan da rei deoc'h qement-all a exemplou a humilite, a batiantet, a ohoissanç.

Henillit-hi dre garantes evintan, ha mar cavit e ve dies qement-se, dalc'hit Jesus evel eur melezour dirac ho taoulagad.

Partout hac e pep tra en em broposit da veza, qement ha ma allit, e vir hortret.

Mar pedit, digaeit en ho memor e zevotion, e attantion en amser ar beden.

Mar dit dan ilis, it evel Jesus, da dempl Jerusalem, gant eur speret a religion hac a sacrifiç.

Mar parlantit gant an dud, songit e pe feçon er grea Jesus, gant pe sort modesti, pe sort doneder.

Evit imita Jesus *douç hae humbl a galon*, na vurmurit qet ens ho souffrançou ha rentit ar vad evit an drouc.

Tec'hit dioc'h henorion ar bed-ma, ha carit beza ancounahcat, disprizet.

*Jesus (a) n'en deus qet clasqet en em gontanti e-unan.*

Ra vezo ives eta gloar Doue, accomplisamant e volontes, ar pen-caus hac ar fin eus hoc'h oll œuvron.

(*a*) Luc. 2. 51.

* N'en deus poënt ebet na stad ebet en e vues var an douar, na offr dene'h eur guentel benac.

E vues secret evel e vues public a so, evit e vir zisqibien, enr sonrcen a instructionou, sourcen impossubl da zisec'ha.

Jesus a so *an(a)hent, ar virionez hac ar vues.* Ne allit caout nemet en e exemplou an hent dre behini e tleit querzet, ar virionez pehini a dleit da chelaou hac ar voyenou da antreteni bues oc'h ene.

En oll circonstançou e pere e c'hallit en em gaout, goulennit ouzoc'h oc'h-unan petra en divige great Jesus, petra en divige lavaret, ha grit ha livirit ar pes en divige great ha lavaret.

Gonzout a rit pe senrt inclinacionou en devoa, pe seurt dezirou ha santimanchou. Examinit pe seurt eo ho re-c'hui.

Comparit ha reformit, mæs ho pe sonch penans ar chenchamant a dle produi ennoc'h an hevelidigues gant Jesus; n'en deo qet af-fer un deves.

Jesus a so eur squer qen parfæt, na vezo james imitet gant den, mæs pep deves eus ar vues a dle beza impliget da essaat acqisita un hevelidignes benac gantan. Hac evel na eller erruout er bonheur da imita Jesus, eb ar c'hraç memes a Jesus, bemdes e tleer he goulen.

(*a*) Jnann. 14. 6.

## CHABIST XXVI.

**Bonheur eur famill a relioion vad.**

Un dra a yoa digo meurbet da veza considéret gant an evou; me fell din lavaret, ar güel eus ar famill santel pehini a ebome e Nazareth, hac a yoa composet a Jesns, Mari ha Joseph.

Pebes nnion vad, pebes peoc'h admirabl a dlie beza en ty-se, pa zeo goir e zoa demearanç ar vertus, a behini e zoa ebasseet pep apparanç ha pep sqneud a zireglamant.

Epad ma cresçe Jesus en oad hac e furnes dirac Doue ba dirac an dud, Mari e devoa continuelamant be daoulagad digor varnezan, evit en em formi var ar model-se.

Joseph ne oa qet nebeutoc'h attantif da brofita eus a exemplou ar vam hac ar mab.

Tout eno a zougue varzn Doue. Ober a reat tout evit Doue.

Ar bresanç ebqen a Jesus a gargne ar c'halonon a joa. E gomsou divin o anflamme.

Sonmission Jesus hac e oboissanç, o ravissa Mari ha Joseph, oc'h o c'harga a admiration, a inspire dezo o-uuan an bumilite pehini a yea betec en em aneantissa dirac Doue.

Doue a santeles, eno e zoae'h adoret a speret hac a guirionez. Peguen agreabl ne

dlie qet beza daoc'h an adoration a recevac'h digant Joseph, Mari hac ho Mab incarnet!

Ne aller qet sonjal er famill santel-se, eh saout avi ous he bonheur.

Oh! peguement eo da sonheti e ve an oll famillou christen henvel ous ar famill santel.

Ah! ma renfe enno carantes ha doujanç Done evel ma rene en ty dister e pehini e zoa Joseph, Jesus ha Mari, e velfet, er memes amser, o ren enno an urs vad, ar peoc'h hac ar guir union gristen!

Ar priejou neuse a danvafe an donçder santel eus ar hriadelez christen.

Ar vugale a ve savet e doujanç an Autrou-Doue. An domestiqet ne recefent nemet exemplou mad.

Ne anavesfet qet enno an effejou trist a brodu ar jalonsi hac an dissansion. Ne velfet qet o sortial anezo ar goal exemplou-sa qer commun hirio en deis.

Pell dioc'h lacat ar hrosperite hac an danves da hrena dillat re gaër hac e re vras qantite, ha fonrra pe vaga avelach, ourgonill e pennou an dud, e vet contant ens ar pes a so just, necesser ha deread, hac e c'himplichfet ar rest da soulagi ar paour; satisfia a rafet dre actou a drugares, dre eur voderacion gristen.

Espern an nebeut ha gant aur ræson, chetu petra a rafet.

An avariqdet ne zastumfe james are'bant na piuvidigues nemet e qement a ma permet eur brudanç ebristen.

Hac e c'herrufe collou pe valbeurion gant eur seurt famill, ne ve clevet na elem na murmur a enep Doue uac e brovidanç.

Biniguu a rafet Doue qer couls en ezom hac en dieues ordinal, evel en abondanç bac en henor.

An hini a va ar pennadures a exerçfe e autorite eb re a zomination bae a ourgouill faus.

Ar vreq, o sicour bac o souten intantionou he goas, a veillfe gant sourci var au tiegnes.

An eil hae eguile bo defe ar gonsolation da velet o cresqi dirac bo daoulagad bugale soumetet, pere a guemerfe abred eur pleg mad e pep feçon.

Pebes mad a deufe ac'hano evit ar societe oll eus an dud fidel! Pebes custumou caër a religion, a zevotion? Pebes simplicite, pebes horrol evit ar gaou, an drouc presec! Pebes carantes ebristen e toues an dud!

Nac a exemplou mad, dre an assistanç fidel en offiçou ar barres! Pebes assiduite a ve neuze da freqanti, gant dispositionou mad, an oll sacramanchou.

Pebes santeles a velfet neuze e toues ar gristenien fidel! Pebes respet evit ar c'haracter sacr eus ar belec! Pebes fiziang er pastor roet gant Doue d'ar barres!

Pebes tranqilite na ve qet epad au oll vues! Ha pa ve ret mervel, pebes assuranç ha pebes consolation a ve o finissa ar vues, e pehini ar gonstianç ne rebechfe disurs ebet, na ve het reparet dre au daëlou eus a eur guir binigeu!

O famill santel! composet a Jesus, Mari ha Joseph, ra viot eta ar squer eus an oll famillou christen!

O famillou! peré ne veritit qet betec'hen au hano a gristen, abalamour na glever ha na veler ennoc'h nemet goal exemplou, cre-nit! car, beza e zoc'h imach au ifern, dre ho malloziou, mesvention, havardiach, drouc prezegueres, laëronciou, ha ue oufac'h qet, eb cheuch tout-a-fæt, imita Jesus, Mari ha Joseph.

Jesus, Maria, Joseph, bo pet trues ontho!!!

---

## CHABIST XXVII.

### Pouvoar ar Zeusn.

En eured Cana, e pehini Mari en em gav gant Jesus hac e zisqibieu, ar guin a vanq.

Mari, tonchet eus ar ves ho devezo au daou bried ueves ha lenu a fizianç e galloud he Mab, a represaut dezan ho ezom.

Doue eu dens atao staguet e c'hraçou ons

ar heden. Atan prest d'ho scnilla varnomp, e lavar deomp ho goulen onntan; mæs falvout a re dezan er grafemp gant fizianç.

An defant a fizianç a so ordinalamant ar marq eus a eur feis o languissa, o toc'horraat. Achano e teu qement a heden inutil hac ab frones.

Evit offr da Zoue ezanç hor pedennou, n'en deo qet necesser stndia ar momenchon.

Hnn tad hac hon Doue a so atan prest d'hor chelaou, hepret e lavar deomp : Goulennit hac e recefot : an nep a c'honlen a receo.

Servicherien un Done atao mad aoualc'h evit non pas rehnti den, ha pinvidic aoualc'h evit rei d'an oll, penans eta e zomp-ni qen nebeut attantif da c'houlen digantan e c'hraçon, pe evidomp hon-unan, pe evit ar reall, evel a ra Mari?

Peden Mari a so her. Done, differant bras dioc'h an dud, ne exich qet diganeomp a hedennou great gant re a enclasq, a studi.

Evit ober affer gant Done, n'ens qet ezom a finessa nac a loqanç. Eur heden great gant simplicite, e pehini en em gontantomp da c'houlen ar pes a ouzomp beza evit e c'hloar hac evit hur silvidigues, pe da viana ar pes a ouzomp non pas heza control d'an eil na d'e guile, chetu petr a ablich d'hon tad hac er rent favorabl.

Ar santimanchou eus ar galon, cals mui

eguet ar c'homson, eo a obten deomp e faveurion.

Un hnanad benac eus a c'hinou mam Samuel a obtenas dezi, non pas ebqen ar mab a c'houlenne, mæs c'hoaa, er mab-se, aur prophet santel hac enr jug a Israel.

*Anna (a) a barlante en he c'halon oc'h Doue.*

Jesus, pa lavaras Mari dezan ne voa qet a vin, a sehlantas e læsel eb esperanç.

Petra so, emezan, etresoc'h-hu ha me, maoues?

Mari ne goll qet a esperanc. Prepari a rêe an dour, ha Jesus, o chelaon peden e vam, er chench e gnin.

Ral bras eo e pedfet gant perseveranç, eb ne vezor erfin chelaouet gant Doue.

An importunite a zisplich d'an dud bag ho fæs. Mæs n'en em fæzit qet da hedi an Autron-Doue; ne fæzo qet ous ho chelaou.

Pegner fervant benac e ve ho peden, Done a seblant lavaret deoc'h, evel a lavare Jesus da Vari: *Va (b) heur neo qet deuet c'hoas.*

Mæs m'ar continu bo fizianç da veza ferm, an henr-se a erruo.

Indign en em renter ens a vadeles Done, pa faller merqa dezan un amser e pehini a tle oher deomp santout effejou e visericord.

Gnir eo gouseonde penans, petra benac

(a) Reg. 1. 13. (b) Joan. 2. 4.

ma ve goulennet alies, Doue avechou ne accord qet ar pes a c'houlenner, mæs accordi a ra deomp un dra benac necesserroc'h evidomp egnet ne voa ar pes a c'houlennemp.

Sant Paul a c'houlen beza delivret dioc'h un dentation ; gousconde eo atao attaqet ganthi. Mæs, abalamour m'en deus pedet, Doue en deus accordet dezan eur c'hraç gant sicour pehini e testum meritou bras. Ha n'en deo-en qet chelaouet?

Goulen a rit, abaoue meur a vlaves an, beza delivret dioc'h un infirmite corporel. Doue n'ho telivr qet; mæs eur batiantet vras d'e support a so an effet eus hu peden, hac e zoc'h chelaouet.

Alies, un dra pehini a seblant deomp mad ha pehini a c'houlennomp digant Doue, a ve un drouc evidomp, mar e accordfe deomp. He revus a ra deomp, abalamour ma hor c'har.

Ret eo ober cals mui a istim eus ar graçou a zilvidigues hac a zantification, eguet eus ar graçou temporel. Doue a accord ar rema, memes d'e vrassa adversourien : ar reall a accord d'e vignonet.

## CHABIST XXVIII.

### Ar vertus a ell mont assamblés gant certen custumou convenabl.

Ar garantes ebqen evit an nessa a reas da Jesus ha da Vari en em gaout e fest eured Cana, e Galilee.

Guelloc'h e vige eb douetanç gant Mari chom en he zy a Nazareth, ha tanva eno, e tranqilite, an douçder eus ar gontemplation; mæs ne falvezas qet dezi contrista, dre eur refus, an dud neves pere o devoa he phedet.

E c'haller eta beza vertusus ha non pas mancout gousconde da certen custumou convenabl. Ar vertus memes a fell dezi e ve observet ar c'hustumou deread. N'en deus memes nemet ar vertus hac o observe santelamant.

Mæs evit imita Mari e pep tra, en em representit ar fæçon e pehini en em gomportas en occasion-se.

Pebes precaution ha pebes êvez en he c'homsou! Pebes modesti en he sellou!

Ar furnes ens e c'homportamant a ra deoc'h eur guentel var an deresdures hac ar voderation a behini e ranqer oher usach, e ereis memes ar plijaduresou honest ha dibec'h.

Ret eo lacât un differanç vras etre lezennou ar societe ha lezennou ar bed.

An den vertusus ha fur na anaves qizïou ar bed nemet evit ho c'hombatti.

Evit ar c'hustumon a tones an dud, eur c'hristen mad a observ anezo, pa n'o deveus netra gontrol da lezennou Doue.

Tor a rafet d'ar vertus eus an devotion, ma revnsfet pep divertissamant. An dra-se a ve creat ar greden fans pehini a ra da lod sonjal penaus ar vertus hac ar religion a a rent an den gouës.

Nan, ar gnir devotion ne rent den gouës na ridicul.

Gallout a rêr, eb cessi da veza devot, eu em gonformi d'an nsachou convenabl. Mæs ar guir religion, dre ar fin pehini a hropoa, hac ar ræson pehini he c'hundn, a rent meritabl dirac Doue an traou indifferant enno o-nnan.

N'en em roit jamæs da un divertissamant, peguen dihec'h henac a ve; na rit nemet en em bresta da-se, evel un den pehini a hrest arc'hant evit e gaout adarre.

Evit evita, en divertissamanchon pere a ro convenabl da guemeret, nu dissipation re vras, ho pet sourci da zigass alies en ho memor ar sonch eus a bresanç Doue.

En em gomportit gant ar vedesti hac ar brudanç pere ho pefe, ma ve Jesus ha Mari assemblès ganeoc'h.

Evel an æl pehini a yoa assembles gant Tobi yaouanq, sablantit en am gomporti evel ar re-all, pa na raint netra na ve permetet. Mæs, er memes amser, ho pet ivea, evel an æl-sa, *eur* (*a*) *vagadurez inviubl*, pehini a rayo deliçou hoc'h ene.

Savit songesonou ho speret varzu an evou. Songit er plijadurezou infinit a here e jouis eno ar sænt, plijadurezou pere a so recompansou ar yenien o deveus bet evit plijadurezon an douar.

Savit ho speret bae bo calon varzu Done, o lavaret dezan penans oll blijadurezou ar bed ne raint james deoc'h ancounac'hat ar plijadurezou par pere a danvear en e servich.

Lavarit d'ho Toue penaus gant siconr a c'hraç, e rafac'h volontieramant ar sacrifiç eus ar pes a ell plijout muia deoc'h ar bed-ma, evit eul lodennic ebqen ens e garantes.

Oh! pegnement a hec'hejou a ve nebentoc'h er festou, ma c'himitfe an dud sobriete ar Verc'hes e eured Cana!

Na ve qet guelet neuze qement a gristenien oc'h en em renta, dre bo c'hoftajon guin ha cher vad, henvel oc'h an anevalet diræson.

Oh! peguement a dud yaouanq na vent qet collet dre an dansou ha dre an amonrousdet, m'ho defe sonch en eureujon, ens modesti ar Verc'hes, en he c'homson, en he sellou, en he oll monvamanchou ebars eu eured Cana!

(*a*) Tob. 12.

## CHABIST XXIX.

PEGUEMENT EO NOUÇ CLEVET AR VOBES A JESUS HA PEGUEMENT A BRES A DLEBE HA OAODT DA CHELAOU E INSTRUCTIONOU.

MAAR he devoa jouisset eus a bresanç Jesua bac eus a zouçder e antretienou epad an tregont vloas ma e devoa chomet assambles gantan e Nazareth.

Sehlantout a rea ne devoa mui da ober nemet medita, er silanç eus ar retræt hac er solitud, ar c'hentelliou he devoa recevet digantan, eb e vige necesser dezi heuilla Jesus e meur a andred epad ma presegas an aviel.

S. Yan a lavar deomp gousconde penaus *Stes Mari a chomas (a) un deves benac gant Jesus e Capharnaum*, nen deus mar, evit profita eus e instructionou.

An aviellerien-all a lavar deomp penans, en un occasion-all, o velet na elle qet *tostaat (b) ous Jesus, abalamour d'ar foul a dud* a yoa en dro dezan, ba pere a fella dezo chelaou e zoctrin, Stes Mari *a c'houlennas (c) er guelet ha parlant ountan.*

Den-all ebet ne anaveze gnelloc'h egnethi ar pris eus e guentelliou divin, ha ne danvea

(a) Joan. 2. 12. (b) Mat. 12. 46.
(c) Marc. 3. 31.

gant mui a c'hout ar chalmon eus e gonversation.

Peguen douç eo, en effet, evit an hini a voar distingui mouez Jesus dioc'h hini an dud, peguen douç eo elevet *ar c'homsou a vues* pere a sorti eus e c'hinou!

Un ene pehini e deus qemeret gont e Jesus, ne ell mui beva eh Jesus.

Dija, e mill occasion, he deus elêvet e voues, ha mill gueich c'hoas e deves c'hoant d'e c'hlêvet.

Pep demeurança ha pep lec'h a zisplich dezi ma na gav eno e muia caret.

Pep moues a so un dra importun evithi ma n'en deo mui Jesus eo a barlant outhi.

Oh! peguement e tiplich d'an ene devot discoursiou ha causiou an dud! Caout a ra dezi *ne (a) antretenont anezi nemet a draou vean ha disaour; ar (b) c'homsou* eh qeu a Jesus a so evithi *speret ha bues*.

A zalec ma cleô Jesus e parlant, el levriou devot, er sermoniou, er c'hatekis, pe dre inspirationou ha sclerigennou secret, e chasse pep soneh-all, evit rei he oll attantion d'e voues divin, ahalamour ma plich dezi mui, infiniment mui eguet ar pea a alfe da glevet a gaera possubl var an douar.

N'en deus netra a guement a glêfe gant mui a joa, a guement a zalc'hfe gant mui a fidelite,

(*a*) Ps. 118, 86. (*b*) Joan, 6. 64.

a guement a veditfe gant mui a application eguet an aviel hac, e general, comsou Jesus; mæs netra ive ne brodu mui a froues en eneae guir-gristenes.

Pa ves cousqet, e tinn dre an disterra trous a ra mones he phried divin. *Ah! emezi, clevet a ran (a) mones va muia caret; cetu en erru*; ha n'en em drompl qet var e voues.

Pa ne garer nemet Jesus, e c'hanaveser dioch-tu eo Jesus a barlant.

Ar bed, ar vanite, ar plijadnrezou n dens eul langach pehini ne glêver-neuse nemet en despet deomp, ha pehini ne anaveser nemet evit caout horrol nuntan.

Daoulagad Santes Mari-Madalen ne ana veschont qet dioc'h-tu Jesus, pa er gueljont goude ma oa ressuscitet; mæs aveach en devoa Jesus digoret e c'hinou da barlant outhi, ma santas he c'halon e vone Jesus eo e'zoa.

O Jesus va Salverl pellait dionzin an oll moueziou estranjour eus ar bed, pere a glasq qen alies va distrei dioc'h ho coms divin. No fell din mui chelaou nemedoc'h.

Divertissamanchou vean, traou inntil, danjerus, eriminel; pere oc'h eus qen alies va ampechet da glêvet moues Jesus, n'oc'h anavezan mui, adieu; lêzit ac'hanon va-unan gant Jesus!

Evit caout ar bonheur d'ho clêvet, *me* (*b*)

(*a*) Cant. 2. 8. (*b*) Mat. 8.-19.

*ho c'heuillo, mæstr divin, partout elec'h ma zeot.*

Ma na glêvan mni parlant ac'hanoc'h en ty en em gavan, e quitain evit monet e lec'h ma ho clêvin.

Beveich ma vezin en occasion a hec'het en enr gompagnunes, e tec'hin, m'ar hes possubl, pe ma n'er guellan qet, e serrin va diouscouarn oc'h ar hed hac e langaich, evit chelaon ar pes a lavarot, ô va Jesus! d'am c'halon e secret.

A hent-all e pe andret henac e venn, e c'hallan tanva ar honheur a glascan.

Parlantit, ô va Autrou! parlantit continnellamant ous va c'halon. *Me* (*a*) *a chelaouo gant attantion ar pes a lavaro an Autrou-Doue din e fond va c'halon.*

*Eurus* (*b*) *an hini a blich ganeoc'h da instrui ha da formi en anoudégues eus ho lezen! caout a rayo pe a dra da zouçaat e bouniou e amser ar chagrin hac an affliction.*

Ho Pelayen a harlant din alies eus ho pers, hac e c'hallan profita meurhet eus ho c'homsou.

Cals a levriou mad a lennan, a glêvan lenn gant plijadur, hac a harlant din ac'hanoc'h; mæs ma-na glevan, er memes amser, ho moues, pe seurt impression a rayo an traou-se oll varnon, pe seurt froues a dennin anezo?

(*a*) Ps. 8. 48. (*b*) Ps. 93. 12.

Ar pes a leveroat din a so excellant, ha guir, ha touchant; mæs, ma n'en em uniss ho craç d'o c'homsou, d'o instructionou, ar virionez n'en em imprim qet mad er speret, ar galon ne ves qet gounezet mad.

*Rott din eta (a) da entend ho moues*, ô Jesus! pried celestiel eus va ene, evit ma roin deoc'h da entent va mones. Parlantit oc'h va c'halon, evit ma parlanto ous oc'h-ini.

Ho moues-c'hni, ô Jesus! a zesq mnioc'h en eur moment eguet na zesqer e meur a vloaves e scôl an dud savant eus ar bed.

Dre an anaondeguez santel ho devoa qemeret en ho calon, ho deus meur a hersonnach simpl hac ignorant, erves ar bed, desqet parlant en eur feçon ravissant eus ar garantes a Zone, parlant memes gant cals a speret eus ho prassa mysteriou.

---

## CHABIST XXX.

NE DLEEA QET CLASQ GLOAR AR BED-MA NAC ISTIM AR BED.

*Ar Servicher.*

EN em rejouissa a rit, eb mar, ô Mari! ô mam eureus! ens an henoriou rentet en occasionou differant d'ho mab Jesus, en amser ma presegue an aviel d'an dud, mæs n'en em

(a) Cant. 2. 14.

rejouissae'h gonseonde nemet abalamour dezan, eb distro ebet varnoe'h oc'h-unan.

Ne veljot qet ae'hanoe'h oc'h en em bompadi nac oc'h en em ourgouilli, n veza m'en devoa taulet Doue e-lioas varnoe'h evit rei dar bed an hini pehini, dre eclat e vursudou, dre bueldet ha divinite e gensou, a excite admiration an oll. Differant meurbet dioc'h ar mamou-all pere en em bompad a vouea huel eus a verit o bugale bae a fell dezo partagi ar c'hloar ae.

Mar e'beuliae'h Jesus e meur a andret, er greae'h evit recen e instructionou ha maga oe'h ene dreizu, non pas evit clevet na guelet o coueza varnoe'h ar meuleudiou bac ar venedictionou a receve.

Conservi a rejoe'h bepret ar santimanchou a vir humilite e creis ar pes a yoa capapla da denoa varnoe'h an oll sellou bae an oll benoriou.

Evel-se, ô Guere'bes! e condaonit an nep a glasq gloar ar bed, an nep a gar istim an dud, poeson malbeurus, pebini a gorromp hon oll œvrou.

*Mari.*

Va mab, guir eo gant graç Doue, me en em breservas bepret dioc'h ar pes a e'halvit, gant ræson, eur poeson malbeurus.

Da Zoue ebqen eo ar e'hloar. Hae eus a betra e e'hall en em e'hlorifia ar e'hrouadur! Tout en deus digant be Zoue.

An Autron-Done en devoa dija va distingoet qement, och'h va choaa evit mam d'ar Messi!

Hac em bige c'hoas clasqet estimba distinctiooou hac henuriou an dud! Nan, an bini ne glasq nemet Doue, ne gar nemeur nemet Doue. Heooriou ar bed-ma, qement so estimet ar mnia gant an dud, a so traou vean ha distera en e santimant.

Consoltit, va mab, ho feis, consultit memes bo ræson, ha ne zesirrot mui qement ar meuleudiou hac an henuriun.

Hoc'h ambition a droyo e lec'h-all, hac e tesirrot ehqen ar c'hloar reservet gant Doue d'e sænt, ar harados.

Ma læser ac'hanoc'h en aocounao'ha, mar qemerer ac'hanoc'h evit netra, pell diuc'h beza tristoc'h a se, en em rejouissot, ahalamour n'ens qet a hent pehini ho cuadufe surroc'h d'an henor bras ehars en ce, eguet na rayo un humiliatiun recevet a galon vad hac en eur speret a religioo.

Ahandonit eta, lèsit gant tud ar bad an oll ditrou væn, an oll distinctiunou bunorabl-se, a bere en em bompadont.

Eu em hreparit, dre bu c'humilite, eur c'hloar solitoc'h ha realloc'h, ar c'hluar eus ar re eürus en evou.

Goulennit alies, evel a rèe David och Doue, ma c'hampechu ho taoulagad d'en em fixa

gant attach var ar vanite eus a dreou ar hedma.

Meur a zen a so en em gollet evit heza great eus ar bed ho idol hac ho Done.

Na greaqit qet an nombr eus ar ra disqiant pere a zév o'hoas esanç dezan en ho c'halon, dre ho e'harantes divoder evit e istim hac e c'hloar.

*Ar Servicher.*

Me a hrofito, Gnerc'hes santel, eus hoc'h exempl hac eus ho qentellou. Ne fell din qen gloar nemet an hini a ves oc'h imita ho vertuziou. Mæs evel ma zeo sempl va c'halon ha facil da vaneout d'e zesirou mad, ec'h implorao hoc'h assistanç.

Ohtenit din, ohtenit din ar fermder spirituel a hehini em eus ezom evit en em sevel dreist disprijanç ar hed hac e flagorneres treitour.

---

## CHABIST XXXI.

RET EO SUPPORT AN NESSA GANT CARANTES HA GANT DOUÇDER.

*Ar Servicher.*

Gurrc'hes pehini a so, dre e douçder, dreist an oll grouadurien hur, e'hui, dre ho patiantet

en andret qement a dnd ingrat da bere Jesns a zesqe e zoctrin celestiel, hac e faveur pere e rea ar hrassa hnrsudon, a zesq din penaus e tlean sopport defautou an nessa. Car, mar roet avechon da Jesos meuleudion ha benedictionon, pet gueich n'en devoa qet a controliesou da souffr?

An avi a yoa appliqet da oher dezan inimiet, pere a zecrie e zoetrin, a draete e viraclou a daulion fin, hac a lavare anezan qement a draou, ma passee, e speret cals a Yudevien, evit ar pes ne voa qet.

Pet gueich, ô Mari! ne oac'h-u qet test eus an traou-se? Ha gouscoude, dre exempl ho mah, n'ho poa evit e adversourien nemet santimanchou a garantes hac a heoc'h.

Horrol ho poa ous pep pec'het, mæs c'hui a garie atao an den, daoust ma pec'hje a enep ho mab Jesns.

Glac'haret ehqen ens a offanç Doue, n'en em bermettac'h clem ehet a enep an dnd insansibl-se.

Prijout a reac'h memes en em interessi evitho dirac Jesus.

Allas! oher a reac'h en ho andret ar pes a rit em andret-me abaone qen alies a vloaves.

Me a so an infidella hac an ingratta ens ho servicherien, hac em supportit gant madèles. Obten a rit din atao digant Dnna favenrinu neves.

Mam *an Doue a beoa'h*, obtenit din ar c'hraç *na afflijin (a) den james dre gomson dipitus.*

O c'hui, a behini an hano ebqen hac an imachou a zigaç en ene santimanchou a zouc'der! goulennit din ar vertus-se a zoucder, ar speret-se a heoc'h, pere a verit deomp an titr henorabl a *vugale (b) Doue.*

### *Mari.*

Me a intercedo evidoc'h, va mab; mæs, ena ho costes, respontit d'ar graçon pere a obtenin deoc'h.

Ar graçon ne lamont qet an difficulteou: sicour a reont d'ho zrêc'hi.

Me a voar penaus ar re-all ho chain alies dre ho humor inconstant, dre ho ideou dizêson, dre ho manielou particulier. Mæs graç Doue, mar sentit onthi, a zesqo deoc'h trechi an dic'hont, an oll gontroliesou, hac ho peso merit.

An occasionou da ober bursudon a gouraich n'en em bresant qet bemdes d'an eneou christen; mæs bemdes, en eur support gant patiantet defautou o nessa, e c'hallont caeraat o c'hurunen.

Bues eur c'hristen a so eur vues a sacrifiç hac a souffranç, hac e zens tnd pere, dre ho defautou, a ro qasi bepret occasion d'o c'hresqi.

An *oll dud (c) a bec'h e meur a rancontr:* profita a dleont eta ens ar voyenou da effaci

(*a*) 18. 15. (*b*) Matth. 5. 45. (*c*) Jacob. 3. 2.

ho phec'hejou. Supporti an nessa gant eur sperret a hiuigen e so unan eus ar guëlla moyenuu da satisfie da justiç Doua offanset.

Ouc'h pen, va mab, peb den en deus defantou. Ar parfæta eo an hini en deus nebeutoc'h eguet ar re-all.

Caout e rit defeutou en ho preudaur bae en ho c'hoereset erves Doue : ar re-ma a gev ives enuuc'h; car n'en doc'h qet eus eu dudee pere eu em imagin u'ha deus defant ne viç ehet, ha pere, eu dra-se memes, hu deus ar hrassa tout.

Ho preudaur ho support eval ma maoc'h; supportit-hi ives eta eval ma maiut.

Impligit da supporti eu nessa, ar batientetse a behini oc'h aus het ezom evit en em supporti oc'h-unan eu defeutou pere uc'h forcet da anaout ennoc'h.

Abaoue pell amser e labourit d'hu c'horrija he ne avancit uemet neheut. Peueus e teuot a-hen da gorrija ar re-all erves ho faltasi?

Ne gorrijot qet ar re-all, ne harent clenvat ebet, eu ho ene, dre an oll glemou pere a losqit abalamour d'an poaniou oc'h aus da anduri abers certeu persouachou, pere a zisplich deoc'h.

En hevelep poaniuu, ar pes oc'h aus da ober a so goulen eus Jesus a sicour avit profita anazo, ha profita anezo, eu effet, evit en am emprou oc'h-unan ha fermeet en ha vertus hae en ho religiou.

## CHABIST XXXII.

**Ret eo pleoa da volontes Doue, memes en enep d'an interest a c'hloar.**

*Ar Servicher.*

Pebes sojet a c'hlac'har evidoc'h, ô mam Jesus! guelet an neheut a froues a danne ar Yudevien eus e sermoniou.

E zoctrin celestiel, soutenet dre ar brassa miraclou, ne gonvertisse qet mill ha mill speret obstinet, pere a garie en em dalla ho-unan.

Henvalons tud clan pere a hella gant coler an dorn pehini a fell dezao ho pharea, an dud incredul-se a restaule gant furol ar silvidigues a yoa offret dezo.

Pe sort santimanchou o davoa bien amserae, ô Guerc'hes sacr? Scoazia a reac'h ho tiscoas var an dallentes hac an obstination ens an dud-se corrompet; mæs en ober a reac'h e peoc'h, ha ne cessac'h a bent-all da c'houlen hu c'honversion ouc'h Doue.

*Mari.*

Va mab, me zesire sur, mui eguet dan, e vige anavezet Jesus. An desir ardant am boa evit e c'hloar a rea din santout crissoc'h caleder ar Yudevien!

Mæs perac an dra-se en divige troublet va eue? Gouzout a rean penaus alies a laqea ar re vechant da servichout d'e zessinou, penaus alies e tenn ar vad eus an drong, hac e c'hadoren e peoc'h ar furnes infinit-se pehini a bermet avechou e triomphe ar hec'herrien.

*Ar Servicher.*

Ar hatiantet-se, ô Guerc'hes santel! a servicho diu da sqer en oll amser eus va hues, mæs partienlieramant en traou pere a alfe attaqi va feis ha va religion.

*Mari.*

Ya, va mab, pa vellot an deu pec'her oc'h en em sevel gant ourgonill a enep ar re a so direbeich, ne ahandounit qet ho speret nac ho teaud da sonjesonou a zipit ha da gomsou c'huëro a enep ar re vechant-se: ar religion en difeu ouzoc'h.

Perac ne souffrac'h qet ar pes a souffr Doue e-nnau? Ampech a alfe ar pes a so evidoc'h, martese, eur sujet a scandal, a voal exemplr n'er gra qet. Oc'h er permetti, en deus e zessinou. Deoc'hui eo o adori.

Netra ne erru ama eh e hermission. An drong evel ar vad a servich da zessiuon e brovidanç.

Ne velit qet an dra-se hrema. Un deis a duio e pehini e vellot au oll justiç hac an oll furnes

eus a brovidanç Doue en traou a erru var an douar.

Ne dleit qet, evit guir, beza insansibl d'ar malheuriou eus ar religion. Just eo e veac'h affliget dreizo; permettet eo deoc'h memes adressi var o zujet clemou carantezus d'an Autrou-Doue.

Mæs ne qet ardeur veritabl evit gloar Doue ho pe, ma læsfac'h ho feis, ar peoc'h eus boe'h ene, da veza trec'het, diminuet pe droublet dre ar c'hontroliesou a erru abers an dud fall.

Ar goler outho abalamour d'an dra-se a ve un abus eus an desir a dle caout pep christen da velet gloar Doue procuret e pep tra. Eur vad, enr vertus ne zistrueb qet un all.

Soumetti ar speret d'ar pes a so permettet gant Doue, a so possubl en un ene christen assambles gant eur guir desir eus a c'hloar Doue.

Beza e zeus malheurion pere a verite vouelfac'h varnezo; mæs ra vezint daëlou scuillet e c'hars treid an Autrou-Doue, birvoudou poulset betec e galon.

Grit pers dezan eus bo poan. Pedit-eu da lacât fin d'ar pes oc'h affiieh.

Livirit dezan, memes, gant enl liberta santel a behini ne vezo qet offanset: *Savit, (a) ô Autrou! Perac e seblantit-hu cousqet? Perac e tis-*

(a) Ps. 43.

*troit-hu ho taoulagad divarnomp! Perac hon ancounac'hait-hu en hon afjliction?* Deoc'hni oc'h-unan, ô va Donel e creder disclêria ar bresel. Ho c'hano santel eo a outrager, ho religion a vlasphemer, ho labour a faller dz fréza.

Qemerit difen ho cans; na sonffrit mui en defe ar pec'het ar victor: ho cloar memes a c'houlen qement-se.

Evel-se, va mah, e satisfiot d'ar pes a exich diganeoc'h an desir eus a c'hloar Doue hac ar garantes evit ar religion, hac a-hent-all, gortozit e peoc'h ma tuyo Doue d'ho consoli.

## CHABIST XXXIII.

### Mercou eus ar guir santeles.

Eus vaoues a grias, un deis, a hones penn, e presanç hor Salver: *Eurus(a) ar vam he deus ho touguet hac ho maguet gant he læz. Lavarit gentoc'h*, eme Jesus, *eurus ar re a chelaou comsou Doue hac a observe c'hourc'hemennou.*

Jesus a ro da entent, dre ar c'homson-se, penans ar galite huel a vam Doue n'en deo qet ar pes a zisting muya ar Verc'hes Vari, ha penaus e zeo distinguetoc'h dre he fidelita da heulia hepret an oll boemchou eus ar religion.

(a) Luc. 11, 17.

Ar pes a ra merit Mari n'en deo qet he dignite miraculus a vam Done, pehini a zalc'h digant Done ha digant Doue ebqen, mæs ha santeles pehini a deu dazi digant Doue, evit guir, mæs e pehini he deus, en eur fêçon beurae, he lod, dre an usach vad e dens great eus he liberte.

Ar pes a ra Doue evidomp n'en deo qet tout-a-fæt ar pes a verit a recompansou, mæs hor fidalite da respont d'e c'hraçou.

Ar servicher mad a bebini e parlant an aviel ne laca qet e verit da veza recevet pemp talant digant e væstr, mæs da veza ho laqeat da brofita.

En em c'hlorifia a ellit gant ræson eus ar galite a vab Doue, recevet en ho padiziant. Mæs grit attantion penaus ar galite-se ne royo qet a renq deoc'h e toues ar sænt, ma n'ha soutenit dre ar zanteles eus ho pues.

Etoues ar sænt e zeus pere ho deus bet meur a ravissamant ha meur a vision.

Sant Paul, en e vues, a so bet savet an huella eus an evon. Re-all a so het guelet evel er meas anezo o-unan, e creis eur beden pe un oferen.

Mæs n'en deo qet en dra-se e zint dign eus hon avi. Fidel int bet da observi lezen Doue, lezen an ilis, chetu eno petra en deus ho renfet sænt, chetu eno petra a dleomp da imita enno.

Antreet oc'h en eur stad a vues pehini a so santel. N'en deo qet e zanteles ho saveteyo;

ho vigilanç hac oc'h acqet da ramplissa an deveriou eus ho condition, chetu eno petra a assuro ho silvidigues.

Judas, erves an apparanç, en deus great miraclou, ha gouscoude a so daonet. Ne velomp qet eo defe great Sant Yan-Vadesour miracl chet; gouscoude mab Doue a ro dezan, en aviel, ar venleudiou ar re gaëra.

En istim hac en opinion an dud, o c'haller beza un dra bénac eh ar santeles; mæs en istim Doue, ne zoar oetra nemet beza e vezor santel, ha ne zoar santel nemet e qement ha ma rear œuvrou mad.

Chetu ar pes a vezo evidomp, evel avit Santes Mari, ar guir ræsou evit pehini a vezo roet deomp gloar ar barados. Chetu eno guir fondamant an eurusdet dirac Doue.

Comprenit ata, ô eoe christen! peoaus Doue n'en deus qet staguet ho silvidigues oc'h donesonou extraordinal, naturel, spirituel pe gorporel, pe dreist-naturel, mæs ho reutet en deus, evit parlant er c'his-ma, mæstr eus ho silvidigues, oc'h a lacat, he c'houde, da zepanti diouzoc'h.

*An hini, ô va Doue! a guerso dibec'h en hent ar silvidigues hac a ramplisso e oll deveriou a gristen, ennes eo a vezo dign da antreal en ho tabernacl* eternel.

FIN EUS AN EIL LEVR.

# IMITATION
# AR VERC'HES VARI,

VAR MODEL

IMITATION JESUS-CHRIST.

## LEVR TREDE,

*E pehini e considerer bues ha vertuziou ar Verc'hes santel, abaoue maro Jesus, he mab, var ar C'halvar betec e assomption en ée.*

### CHABIST QENTA.

AN HINI A OAR JESUS A DLE PIGNAT GANTAN D'AR C'HALVAR, HA SOUFR END GANTAN.

*Mari.*

JESUS a bign var ar C'halvar. Denit, va mab; hor c'honvis a ra da bignat eno ive gantan. Mar er c'harit, n'en abandonnot qet.

Hor c'harantes evit Jesus hac hi a ve dign anezan, mar en dilæssemp en e boaniou ha pa eo dianaveset hac outraget gant an oll?

Ne allomp rei dezan sicour ebet; mæs, da

viana, ni a guemero pers en e souffrançou, o vesca hon daëlou gant e c'hoad, hac e roimp dezan ar gonsolation da velet e zomp prest da soufr, evit e garantes, qement a ordreno.

*Ar Servicher.*

Mæs, Guerc'hes generus, ha ne alfet qet disques e garantes da Jesus nemet e creis ar souffrançou? Ha ne aller qet en ober e creis ar repos hac ar peoc'h?

*Mari.*

Va mab, en amser galm hac er peoc'h ens ar vues, eo eas rei testeniou eus ar garantesse. Mæs ne aller goëlet hac bi a so ferm nemet en un amser a arnenn.

Jesus en deus lavaret: « *An hini (a) ne zoug qet e groas ha n'em heuill qet, ne oufe qet beza va disqib.*

C'hui a dle eta lacât e nombr an deizion eürus ar re a pere oc'h eus occasionou da soufr enn dra benac dre garantes evintan.

Cala a gristenien ne garont bo madoberour divin nemet abalamour d'e vadoberou, hac a so benvel oc'h ar vignonet eus an douar, pere ne garont qet eb interest.

Lavaret a reont e caront Jesus eus ho oll galon. Gousquide n'ho deus qet ar gouranh da veilla (*b*) *un heur gantan e jardin e angoni.*

(*a*) Luc. 14. 27. (*b*) Matth. 26. 40.

Protesti a reoat en heuillint partout, memes il'ar maro. Mæs an aon raç ar souffrançon a sempla souden enao ar garantes, ha ne heuillont mni Jesus nemet a ziahell.

Evidoc'hui, va mah, mar carit Jèsus, a garo e groas, ha mar er c'harit a greis ho calon, e vriataot eus ho c'holl galon ar c'hroasinu differant pere a zigasso d'eoc'h.

An hini ne ranqer qet da forci, evel Simon a Cyrén, da zouguen croas Jesus, hac a guamer a galon vad pers er vestl c'hnero pehini a voue presantet desan var ar c'halvar, ennes a gar Jesus e guiriones.

*An tan (a)* eus an drihnlation hac ar c'hroasiou a *amprov an aour* eus ar garantes; e nettaat a ra, er renta a ra parfætoc'h.

Jesus an deus bevat en daeloa. Ha dleont a rit-ha gortos beva er blijadur, ha resolvet ec'h alfac'h-n heza da veva en deliçon?

Enr guir gristen a so un den *fornet (b) var Jesus*, o souffr, o vervel, ha maro er groas. Beva a dle eta ha mervel er groas.

Caout a rit Jesus qen dign a garantes, pa songit er souffrançon en deus andurst abalamour deoc'h.

Ah! peguement ne dleit-hn qet earet ar pes er rent qen dign da veza caret ganeoc'h, me lavar, ar souffrançou a here ne ra pers deoc'h nemet abalamour m'ho car.

(*a*) Eccl. 2. 5. (*b*) Philip. 3. 10.

Tud prenet dre ar groas, a dle consideri ar groas avel ho phartach hac ho gloar.

Jesus *n'en (a) deo antreet en e c'hloar nemet dre an hent eus ar souffrançou.* N'en deus qet bet evidon-me un hent differant, qen nebeut nac evit ar sænt.

Ret eo deoc'h ives eta qemeret ar memes hent eus ar groas, mar fell deoc'h erruout er memes termen gantho, er barados.

*Ar Servicher.*

O Guerc'hes, mam un Doue! mar oc'h eus anduret qement a souffrançou, mar oc'h eus qemeret qement a istim evitho, ar ræson eo ma carac'h Doue muioc'h eguet an oll verzerein, muioc'h eguet an oll sænt assambles.

Sicourit ac'hanon, ô mam dener! sicourit ac'hanon, dre ho pedennou, da drec'hi va delicateri, ar pes am rent qer qizidic, an horrol naturel am eus evit ar groas; ra brouvo da Zoue va c'halon, va speret, va c'horf ha qement am beus, penaus er c'haran.

C'hui a so bet ar verc'hes ar santella, ha gousoude an affligeta. Me a gonsant beza participant en ho souffrançou, nemet er bezin en ho carantes evit Jesus.

Grit ma carin croas Jesus, ma laqain va oll blijadur er groas, evit, var va maro, ma vezo Jesus er groas va nerz ha va c'honsolation.

(a) Luc. 24. 26.

*Mari.*

Penaos, eo effet, e o'hellot-hu, var ho maro, poqet gant fiziane d'ar groas mar ho pes hevet er *gassoni (a) eus ar groas?*

Var ar maro, pell dioc'h heza fachet da veza bet alies var ar groas, e carfet bezs bet atao er souffranç, abalamour ma hon deveus neuze ar gonsolation da veza bet atao henvel ous Jesus, dreist peb tra er pes ma fell dezan e vemp heovel outhan.

Va mab, exposet oc'h alies d'an dismegaoç, d'ar goal drétamant, da veza persecotet.

Ma e'handurac'h an traou-se gant soumission, gant patiantet, evelfeo eonoe'h no imach ravissant a Jesus, hac ho carfen, va mab, moioc'h eguet m'ho earan, abalamour henvelloc'h ous Jesos, e teufac'h da veza eur buguel dignoc'h eus ho mam.

*Ar Servicher.*

O va maml ar pez a royo din conrrsich hiviziqen hac am c'honsolo em oll souffrançou, a vezo sonjal penaus e tougan va c'hroas gant Jesus hac evit Jesus, mæs, er memes amser, pehes avantach evidon-me gallout sonjal e veritin, en eur feçon particulier, ho sicour hac ho carantes, dre va stad a souffranç er vuesma ha dre va dispositioo vad d'e anduri.

(a) Philipp. 3. 18.

## CHABIST II.

### EN EM RESINA DA VOLONTES DOUE ZHARS EN SOUFFRANÇOU.

*Ar Servicher.*

En situation drist a pehini en em gavan, em beus recours deoc'h, ô *consolatoures ar re affliget!*

Pliget ganeoc'h desqi din a be sautimanchou e tlaan particulieramant beza occupet er poanion pere a anduran hac er guêl eus ar re a dlean da anduri souden.

*Mari.*

Caont a dleît, va mab, sautimanchou eus a eur gonformite barfet da volontes Doue, pehini a ordren hac a regl peb tra evit e c'hloar hac ho silvidigues.

Pa doaa ouzoc'h an affictiou, eur c'holl benac, pa ves erruet, pa gontiuu, pa greaq, pa deu nu all benac var a lerc'h, livirit ha repetit alies: Va Doue, *ho polontes bezet great.*

Ar souch ens ar voloutez-se a Zoua am c'hreuveas hac am e'honsolas eu templ a Jerusalem, pa annonças Simeou e viga Jeaua exposet *da gontroliezou*, hac em bige va-unan va c'halon treuzet *gant eur c'hleze a boan.*

Va c'hrenvût a reas dreist peb tra, ha va c'honsoli var ar a'halvar, pa veljon Jesus staguet ons ar groas hae o renta e halanad diveza er c'hanella tourmanehon.

Evel ma voa va c'haraates evit Jesus eb mnsul, va glac'har a voa ive eb mnsul; mæs va resination da volontes Done ne voa qet biannoc'h egnet va glac'har ha va c'harantes.

Chasseit eta eus ho calon, en hoc'h adversiteon, pep reflexion nemet bouman. *Doue a fell dezan.* Pep reflexion-all ne ell nemet goasaat eur chagrin ha nemet rei c'hoas mui da santout peguement e zomp malbenras.

Petra! va mab, pa songit eo Done a zigasa deoc'h an affliction-sè, ha c'hui a gredfa lavaret: Ne fell qet din?

Ma ne all nu den fur falvout netra nemet mad, petra dleit da sonjal eus a un Doue infinimant fur?

Doue, en effet, ne fell qet dezan pec'het ar re a sicour oc'h en affliction; mæs tenna a fell dezan e c'hloar eus hor patiantet d'e anduri.

Permetti a ra pec'het ce'h adversourien, hac e fell dezan e profitac'h eus bo malic evit en em renta santel.

David a yoa insulet gant un den hanvet Semeï, e'pehini e considere, non pas nnan eus e sujedi pebini en outrage, mæs ennan e considere un Doue just pehini en em servichc eus an instrumant disprijabl-se evit en humi-

lia hac oher dezan souffr evit e hec'hejou.

Jesus e-unan, o parlant d'e ebestel eus a galir e hassion, ne harlante qet dezo eus a ingrateri ar Yudevien pere er prepare dezan, mæs eus a voloutes e dad pehini eo devoa er reglet evel-se.

Er jardin Olivet, Perr n'en devoa qet c'hoas comprenet penans enr c'hristen pehini a so er souffranç, pehini a accablet hac a berseeuter, ne dle implija qen armou nemet ar hatiantet hac ar soumission da volontes Doue.

Falvout a ra dezan difeu Jesus hac ampech ar soudardet da grêgui e Jesus. Trouc'ha a ra e sconarn da Valchus.

Mæs Jesus a lavaras: *Destumit ho clese: petra! (a) ne efin qet ar c'halir roet din gant va zad, ha n'en em soumettin-me qet d'e volontes?*

N'en deo qet ua clfac'h goulen oc'h Doue beza delivret eus ho poaniou; mæs mar fell da Zoue e c'hefac'h ar c'halir, e souffrac'h, e leverrot: *Va Doue, va zad, (b) ra vezo great, non pas va bolontes, mæs hoc'h-ini.*

O Autrou! na daulit qet a splet ebet en nebeut: a c'hoant am beus da souffr, nemet e qement a ma c'hell er permetti ho cloar ho ho tesinou varnon.

Mar cresq ho souffrançou, pell dioc'h diminui, c'hui a lavaro: *Va, (a) va zad,* me

(a) Joan. 18. 11. (b) Matt. 89. (c) Matt. 11.

en em soumet c'hoas d'an dra-ma, *pa zeo pliget ganeoc'h evel-se.* C'hni er fell deoc'h, me er fell din ive. C'hni er c'hommand, me a obois.

Ret eo enneza dindan ar boan, me a gonezo dindanni; ret eo mervel er boan, me a varvo er boan.

Ra ello memes ar rigal hac ar ruster eus an tauliou a roit din, pe a lezit da rei din, hasta ar moment e pehini e zin da jouissa ena an dauoder eternel eus hu presanç bac eus ho carantes!

## CHABIST III.

### Eus ar Batiantet.

Pegnen brás e tleas beza souffrançou mam un Doue en em c'hreat den, pa er guelas deut da veza an den a boan, guenet da buissançou an denvaligen, trainet dirac an tribunaliou, gemeret evit un trompler, scoet ha goal drétet gant soudardet insolant!

Peguement ne souffras get Mari pa velsa Jesus scourgezet gant ar vrassa crueldet, curnnet a spern, consideret evel coupaploc'h eguet ar muntrer Barrabas, condaonet da vervel, sammet eus a instrumant e varo, ac cablet dindan boues e groas!

Peguement ne souffras qet Mari pa glevas an taulieu morzol pare a anfonce an tachou e treid hac e daouarn ar mab qer-se; pa velas sevel auezau er groas staguet var ar groas-se etre daou scelerat, insultat gant e adversourien joayus eus e varo, ha pere u'ho devoa da hrezanti dezau uemet *guin mesqet a vestl* avit dinuiui e sec'het.

Er fin, pa er gueles o reuta var ar groas a humnad diveza ha pa voue test eus an taul lanç gant pehini eur soudard a zigoras e gostes evit eu em assuri eus e varo!

Er souffrançou cruel-se, Mari a zisques ar vrassa patiantet. Ne glèvc'hot qet au disterra clem o sortial eus he guinou.

Imita a rea var ar C'halvar, hor Salver e ty Caïphas. Eno Jesus ne lavaras guer, rac iuutil e vize het dezau en em zifeu.

O patiantet admirabl eus ar mab hac eus ar vam! O eue affliget! chetu euo ho squèa en hoc'h affliction, en ho poau.

Mar deo aecesser parlant, parlantit, mæs gant douçder ha gant eur speret a beoc'h. Ma u'ho chelaouer qet, souffrit eb lavarat netra ha an apposit nemat patiantet d'an injustiç.

Mæs pe seurt patiantet a dleït da gaont? Eur hatiantat christen, frouez eus eur speret a religion, ha non pas eur batiantet tout-a-fæt humen, evel ma zeo inspiret avechou gant ar finessa pe an temperamant.

An uep en em humili dindan dorn Doue, pere a sdor e justiç pe e visericord en tsuliou a recevont, ar re n ra eus a batiautet Jesus ha Mari ar squer eus ho-hini, ar re-se a souffr e guir gristenieu, hac evel-se eo e tleit souffr.

Douguen ho croasiou gant impatiantet, a so ho renta pouunerroc'h, a so ajouti eur pec'het d'ar boan.

Hent ar groas eo hent ar harados. An oll sæut a hasse dreizan. *An oll* (a) *dad just var* an douar a basse dre au hent-se: *cals ho deus a dribulationou*, ahalamour Doue a brepar d'ho phatiautet eur gurunen gaër.

Ah! malheur d'ar gristenien-se pere a lacu da serviehout d'ho c'holl ar pes a dlia beza evit ho silvidigues!

Heuvel, eu dra-se, oc'h ar c'hrimiuel, al laër cleis pehini a varvas e costes hor Salver var ar C'halvar, o vlasphemi var e groas, ha pehini, eus ar C'halvar memes, a zisqeouas en ifern...

Ma u'eu em revoltomp qet, eu hor poaniou, oc'h Doue, gouseouda e vurmaromp eus ar c'hroaziou a zigass deomp. Ha neuse e veri-tomp e lamfe Done digsneomp, evit hor pu-nissa., ar voyen-se a zilvidignes.

Alies, da viana, ec'h importunomp Doue evit beza delivret eus hor c'hroasion, ha ne ouzomp petra a c'hoalennomp. Ar c'hroazion-

(a) Ps. 33. 20.

sç a so evidomp enr sourcen abondant a veriton.

E pelec'h e veljot mui a frones a santeles, excellantoc'h vertuzion, eguet e squeud ar groas ha var ar C'halvar?

Ar batiantet a ra deomp destum mui a veritou e neheut devezion, eguet na zestumimp e meur a vloaves; en eur vues consacret d'an exerciçou eus a nn devotion pebini n'en deo controliet gant netra.

Pet guec'h e c'herru gant ar vanita hac ar garantes evidomp hon-unan, antrea en actionou a zevotion, er gonfession, er gommunion? Mæs, en eur vues lenn a chagrin, a affliction, e zeus sulvni a verit, ma souffrer peb tra evit Doue, ha n'eo em glasqer qet an-unan.

Na zesiromp qet ive eur groas gentoc'h eguet eben. Na leveromp qet: Guelloc'h e ve ganen houma, pe hounnont; me be snpportfe gant muioc'h a batiantet.

Ene christen, pep croas-all eguet an hini a zouguit, ne ve qet an hini a gonven deoc'h. Doue a voar guelloc'h eguedoc'h petra a so red deoc'h.

Ma vige deoc'hui choas ho croaziou, en em drompfac'h e qever ar choas.

Ar c'hroaziou pere a ro Doue deomp da zouguen, a so musulet diac'h an ezomou, d'hon ners, d'an dessinou en deus varnomp.

## CHABIST IV.

DOUE A RESERV AVECHOU AR BRASSA SOUFFRANÇOU D'E FIDELLA SERVICHERIEN.

HA ne voa qet eta, ô va Doue! aoualc'h e divige bet Mari, epad tri bloas ha tregont, en e speret, an imaich eus an tourmanebon a dlie he mab da anduri? ha ret e voa e vige c'hoas test eus e vaio?.

O Doue! pa n poa ordrenet da Abraham, evit amprou e feis, sacrifia deoc'h e vab unic Isaac, n'ho poa qet exiget e vige Sara, e vam, presant er sacrifiç.

Mæs er c'hompren a ran, ô Antrou! Mari, pebini a dlie beza un deis mnanes ar sænt, a voa ret dezi, evaruc-se hac evit-se, qemeret mnioc'h a bers eguet an oll sænt *er* (*a*) *souffrançou-se* a bere e parlant hoc'h Abostol, hac a bere oc'h eus etablisset, evel eur gommunaute, etre Jesus hac an eneon predestinet.

Ne dlean qet eta beza surprenet o velet an afflictionou hac ar c'hrnaziouagals a dud just n cresqi gant ho fidelite en ho servich.

Dleout a ran consideri ar souffrançou braa pere a anduront avechou, evel graçou bras pere a rit dezo, ha mercou bras a faveur eus ho pers en hn andret.

(*a*) Phil. 3. 10.

Recompansi a rit ar pes a reont evit pligjout deoc'h, dre souffrancou pere ho reut henvelloc'h ous Jesus, ar sqer divin pehini a bresaut dezn ar C'halvar.

Au dud a gariac'h ar muia hac ho devna evidnc'h eur garautes vrassoc'h ha tenerroc'h, eu em gavas var ar C'halvar re dosta d'ho croas.

Eur houheur bras eo beza cavet dign da barticipa, en eur feçon particulier, e souffrauçou Jesus.

Pep christen, *pep disqib (a) da Jesus a vezo parfæt, m'ar bez evel e vestr.*

Jesus, hor mæstr, da herfection pehiui a dleomp en em efforci da sevel, en deus passeet dre ar vrassa tribulationou.

Beza e zeus nebeut a enenu vertuzus bras, pere ne vent bet amprouvet eur vech henac en eur fèçon crèe ha terrupl. Commancet ho deus dre vesa vertuzus: goude oc'h eus fournisset dezo en un adversite vras, eu eur gontrolies cruel henac, ar voyen da zout da veza parfæt.

*Abalamour ma zoac'h agreabl da Zoue*, emean Æl Raphaël da Dohi, *eo bet red deoc'h beza amprouvet dre an adversite pe ar malheur.*

Pa ho servicher gaut poan, ô va Doue! e tisqueser deoc'h eur garautes laouenoc'h eguet pa ho servicher ch qasi poan ebet.

(a) Luc. 6. 40.

En so consolant an desteni en am renter, pa eller lavaret evel S. Pêr da Jesus : *C'hui a voar, Autrou, penaus ho caran ;* mæs ne ousor qet petra eo ho caret, pa na ves qet c'hoas desqet souffr evidoc'h.

N'eo deo qet ma ve, ô va Doue! an affronchou, ar prisoniou, ar c'hlenvejou hir ha cruel, n'eo deo qet ma vent necesserament partaich ho sent var an douar; mæs gouzoot a rit caout dezo croaziou-all, pere eb caout an apparanç terrapl-se, na servichont qet nebeutoc'h d'ho lacât da vervel dezo ho-unan.

Ne ousor qet an oll gombajou violant pere ho deus da sonten an eneou pere a fell deoc'h purifia ha pere a c'halvit da eur saotèles vras.

Epad ma sehlantoot, a zianvaas, jonissa eus ar peoc'h an desirapla, alies ho dens da souten en ho c'hreis ar brezel ar rusta.

Ne garit qet, va Doue, ar valiç eus an dud vechant a eoep ho servicherien fidel; mæs permeti a rit da æles an ifero en em zichadenna en ho eoep. Mæs, evit o zilvidigues eo er permetit.

Seulvui o deus da gombatti, seul purroc'h ha seul parfætoc'h e ten ho vertos da veza.

O feis en em grenva hac a gresq, oc'h adori ho polontesioo, ô Doue souveren! gaot eur soumission atao parfætoc'h, hac oc'h anaout eonoc'h nn ted fur.pehini *a gastis* (a) *e vugale , abalamour ma ho c'har.*

(a) Heb. 12. 6.

O esperanç a den da veza ive bepret crenvoc'h dre o phoanniou. Ansout a reont ho madeles infinit, hac en em assuront penans, pell dioc'h n abandonni da furol o adversonrien, e teuot d'ho sicour : en em gourachi a reont d'ar gombat, dre ar sonch ma c'hasaur *an (a) afflictionou bresant eur pouez eternel a c'hloar.*

Ho c'harantes a so ardantoc'h dre ar c'hroazion. Atao distaqoc'h dioc'h ar gronadurien, ne vevont nemet evit an hini a so *an Doue (a) eus ho c'halon, hac ho phartaich evit jamæs.*

Er poaniou, muioc'h egnet e poent-all ebet, e c'henoront ac'hanoc'h, va Doue, dre o fidelite deoc'h.

E creis ar c'honsolationou, alies ho servicher dre interest; mæs en affliction, pa n'he deus ar galun nemet c'huerdar, ebom fidel deoc'h a so prnuvi e ves evidoc'h eur garantes ferm hac immanqabl.

O va Doue! lavaret am beus avechon, em affliction, e seblante n'em c'harac'h qet; mæs biviziqen me a lavaro : rentomp graçou da Zoue, car an adversite-ma a so eur prezant eus e garantes.

E servicherien fidel, e vignonet, e sænt, ho deus anduret poanion cals brassoc'h eguet va re, abalamour ma zint dignoc'h eguedomp.

(*a*) Cor. 4. 17. (*b*) Ps. 72. 25.

me eus e attantionon bac ens e c'hraçou. Soufframp gant patiantet ha resination ar sænt, evit obten ar c'hraç da souffr c'hoas davantaich!

## CHABIST V.

**NE DLEES QET EN EM ESTONI NAC EN EM DISCONCERTI EVIT SANTOUT DIC'HOUT EVIT AR SOUFFRANÇOU.**

*Ar Servicher.*

En em adressi a ran deoc'h, ô Guerc'hes santel! en droublien e pehioi em zaul ar guel eus ar groas. Santont a ran ennon va-hunan ou dic'hont vras menrbet evit ar souffranç. An disposition-se a ra din crena.

*Mari.*

Va mab, an dic'hout naturel evit ar groas n'ho reot qet criminel dirac Doue. Beza e zeo memes eur sujet a verit, mar chomit atao soumettet d'e volontes.

Pa lavarer penaus ar Sæot a garie ar souffrançou, ne eoteoter qet ho c'harient naturelamant. Enno an den a hirvonde, ar c'hristen en em rejouisse. Ho santimant naturel a resiste, mæa ar religion a driomphe ens an natur.

Ha sonjal a rit-hu penaus va c'balon ne

santas qet betec ar beo, poaniou va mab, e varo var ar c'halvar?

M'ar deo pep mam sansibl oc'h ar poaniou a andur he c'hrouadur, peguement e tleas er beza mam Jesus, pa er guële accablet a donrmanchou hac a zismegançe.

Ret eo beza caret Jesus qement ba m'er c'haren, evit compren peguer crnel e vone ar glac'har eus va ene.

Jesus e-unan, er jardin Olives, a læsas e galou da santout aon rac an tonrmanchou hac ar maro. Ne falvezas qet dezan e teuje e zivinite, pehini a roe d'e souffrançon eur merit infinit, da denna diganta ar saotimant eus ar memes toormanchou.

Va mab, nemet n'ho pezo en hoc'h afflictionon qen bolontes nemet bolontes Doue, n'en em droublit qet eos ar pes a basse ennoc'h en despet deoc'h.

Pa erru memes ganeoc'h senti ous ar vivacite naturel, n'en em zigourachit qet, peautreamant e c'hajoutfac'h enr faut-all d'hoc'h impatiantet.

Un ourgouil secret eo en em droubli abalamour ne zoar qet parfet. Fæbl oc'h, ha Doue a aoaves ho sempladures. Un den oc'h, ba non pas un æl.

An deo ne all qet passeal e vues eb obeir eur faut benac, da viana eur fant dister benac, peguement benac ne ve hini e partioulier a guement ne alfe ha ne dleffe evita.

N'oc'h qet bet concevet eh pec'het ebet, eveldon-me, na purcenseqant delivret dioc'h pep panchant d'an drouc, na dioc'h an oll sempladurezou naturel d'an den.

Pa echapp diganeoc'h eur c'hlem benac, gonlennit dioc'h-tu pardon anezan oc'h Doue, promettit dezan e taulot muioc'h a eves. Implorit evit-se sicour e c'hraç, hac antreit adarre e peoc'h, o redoubli a zourci da veilla varnoc'h oc'h-unan.

Eur faut, pe seurt benac e ve, ne all beza guëlloc'h reparet eguet dre an humiliation a receo anezan an hini er c'hommet.

Pa viot en ée, va mah, hac e compagnunes ar sænt, nense e viot ebqen en impossibilite da bec'hi.

*Ar Servicher.*

O Ronanes eus ar sænt! peur e tuyo ar moment eurus-se! Peur e vizien-me delivret dioc'h an aon da offansi va Doue, aon qer calet evit eur galon pehini er c'har!

Deut, da viana, mam a c'hraç hac a visericord, deut da souten ha da sicour ho servicher. Grit evidon, eus ho protection huissant, evel un difen a enep adversourien va silvidigues.

### CHABIST VI.

O CONSIDERI JESUS ER CROAS EN EM GOURACHER DA SOUFFR EAPRET.

*Ar Servicher.*

AN douar a gren pa varv Jesus, an eaul a goll e sclérigen! ar reyer eu em fraill, an natur en antier a so troublet. Mæs un dra-all am scô muioc'h eguet ar miraclou-se tout.

C'hui eo, ô Mari! ô mam vertuzus! pehini a chom en ho san e c'hars ar groas, o neves da hep instaut ar saerifiç a rit d'an Tad eternel, eus ho mab qer Jesus.

Penaus e c'heljoc'hui sonten ar gnêl qen terruhl eus ho mab o vervel, ha belec'h ho poue qement a gouraich hac a fermder? Pliget ganeoc'h en desqi da un ene pehini a gouea a ccahlet oll dre an adversite, pa ves nn nebeut considerahl.

*Mari.*

Beza em hoa dirac va daonlagad un exempl puissant, Jesus crucifiet, pehini ne lavare nemet comsou a beoc'h, pehiui a souffre gant ar barfæta resination da volontezion e Dad, hac a c'houlenne ountan, dre ar merit eus e c'hoad, pardoun ha graç evit e vourrevien.

Va daoulagad a yna digor var ar squer di-

vin-se; antreal a rên en e galou, hac e rean va fossubl evit qemeret e santimauchou.

Oc'h e velet o sacrifia gant qement a generosite e vuas evit au dud, e creis an horrupla applicqou, e tesqeu ober va-unan da Zoue, a galon vad, ar sacrific eus ar pes am hoa a vuia caret er bed-ma, a Jesus e-unan.

Va mab, caout a reot eveldou-me, e treid ar groaa, eur souten en ho poaniou, uers en ho tigourajamant, eur resinatiou gourachus er c'hollou ho pezo, er sacrificou a c'houleuno Doue diganeoc'h.

Pa vezit eu affliction, e zit da glasq consolation digant au dud, mæs ne vezit qet pell eb gouzout e finis presto c'hompassiou. Goude beza commancet da gaout truez ouzoc'h, e c'hachuont dre en em squisa, hetec eus ho presauç.

Mar bezit neuse læset ganeoc'h oc'h-unan en ho reflexionou, e santit ho poannion o cresqi, hac alies ar boan a guemerit da helbsat dioc'h ar birou pere ho pless, ne servich nemet d'o anfouci davantaich en ho calou.

Mæs, va mab, en amser-se a gombat, en em armit a imach Jesus er groas; en amser-se a denvaligeu bac a arue, ra vezo ar grucifi ho qenta refuch, ho qenta sicour.

Peguer sempl beuac e ve ho couraich, e cafot euuan uers; peguer bras beuac e ve ar c'hlerder eus a boau ho calou, er grucifi e cafot consolation.

Ha da souffr oc'h ens-e'hni abers an dud? Guelit var ar groas-se, eus an oll dadon an bini ar muia ontraget, eus an oll vistri ar muia dispriget, eus an oll vignonet ar muia abandonet, eus an oll dud just ar muia persecutet.

Abers an ifern eo ec'h andnrit? Guelit Jesus var e groas, exposet da oll furol an ifern.

Ha credi a reôt-c'hui en em glem da veza træctet gant re a rigol, pa gonsiderit an Tad eternel oc'h exerci e oll rigol a enep e vab muia-caret!

Doue hac en a zigaçdeoc'h enr boan demporel benac e punition eus ho pec'hejou? Petra e ten da veza ar poaniou-se, mar ho c'homparachit gant ar re en deus anduret Jesus evit ho telivra dioc'h ar poanion eternel?

Prenet onn het, a leverrot, en eur gonsideri ho crucifi, dre ar sonffrançou griea meurbet ens a un Done. Ah! just eo e defe un ene evel-se prenet, just eo e defe, dre e souffrançou, un hevelidigues benac gant he redemptor.

Va mab, qen dishenvel oc'h dious Jesus, dre ar vertuzion, ma lavaro deoc'h ho crucifi eo consolant heza da viana un neheut hanvell ountan dre ar poanion.

Ho pet recours eta d'ho crucifi, en ho poanion, en ho chagrinou, en ho tentationou. Poqit dezan memes nensa gant carantes. Star-

dit-en var ho calon. En em imaginit e maoc'h var ar C'halvar hac eo permetet deoc'h poqet da dreid ho Toue, n souffr hac o vervel evideoc'h. Parlantit dezan eus ho poaniou, ous o unissa gant e re, ha goulennit diountan sonlajamant. Pedit ar Salver-se trugaresus da rei deoc'h da glêvet divar lein e groas, eur goms benac a gonsolation, pehini ho sicourfe da support ar rigol eus ho croas.

Va Jesus, eme-c'hui, n'ho quittain qet qen n'ho pezo rantat d'am ene ar peoc'h hac ar repos, qen n'ho pezo he c'hrenveat dre ho craç.

Mar bezit fidel d'an exercic santel-ma, hn taelon a vezo sec'het, ar peoc'h a vezo rentet deoc'h, ar gouraich a gnemero plaç an digourajamant : ho croas ne vezo mui qer c'huero en ho santimant, ar c'huërvder memes a vezo chenchet e douçder.

Pe m'ar chom ganeoc'h c'hoas da sonffr, e souffrot, da viana, er santimanchou a hajiantet, a resination, a garantes, pere a rea da Sant Paul lavaret : *En em(a)blijout a ran er gonfusion, er miseriou, er persecutionou, en displijaduresou ar re vrassa, pere a anduran evit Jesus-Christ.*

(*a*) 2 Cor. 12. 10.

## CHABIST VII.

### PE SEURT SANTIMANCHOU A DLEOMP DA GAOUT EN ANDRET HON ADVERSOURIEN.

Mari a ello qet caout brassoc'h adversourien eguet ar Pharisianet hac ar Yudevien, pere a yoa en em unanet a enep he Mab, hac ho devoa great e gondaoni. Mæs, nnisset a zantimant gant Jesus, pehini a garie e adversourien betec rei e vues evit o zilvidigues, Mari a lavare sinceramant evel Jesus : Va Doue, *pardonut dezo.*

Guelet a rea adversourien barbar Jesus oc'h en em rejouissa eus a frouez ho c'hrim. Clêvet a rêa ar maledictionou a bere e carguent Jesus, hac ar blasphemou a losqent a enep dezan.

Pep mam-all eguet mam Jesus, e divige goulennet venjanç an êe a enep an dud impi ha sacrilaich-se; mæs Mari, instrnet e scôl an *Doue a beoc'h,* e devoa santimanchou difforant.

Jesus var ar groas ne roe da entent nemet eur c'hri a visericord hac a bardon e faveur e bersecutourien hac ar re a yoa pen-caus eus e varo.

Mari, e c'hara ar groas, a offre evitho goad Jesus, ar victim adorabl pehini a immolent.

Allas! m'ho divige gallet ar Yudevien lenn e calonou Jesus ha Mari ar santimanchou a garantes hac a deneridigues o devoa an eil hac egile evitho, aoualc'h a vige qement-se evit chench ho dispositionou criminel hac horrubl.

En diou galon-se qel leun a garantes evit ar re memes pere ho c'hargue a boaniou c'hnero, a ranqer mont da glasq, en andret au adversourien, ar speret a garantes hac a beoc'h recommandet en aviel.

Jesus ha Mari ho deus Isqeat ho gloar da bardoni an offanson. Hac en em drompla a reant-hi er pez a songent ens ar c'hloar veritabl? Hac en a so un dra disprijabl imita ar aqëriou ar re henorapla?

A he natur benac e ve an offansou great deomp, hac hi a vezo jamæs comparabl d'an outrajou great d'hor Salver ha d'e vam santel?

Mari, goude Jesus, a yoa an hini evit pebini Done en devoa ar muya complæsanç. An offanç great da Jesus a yoa infinit, an offanç great da Vari a yoa qer harbar ha ma zeo possubl, goude an offanç great d'he mab.

Gouscoude, gant pebes carantes Jesus a seuill e c'hoad hac a offr e bris d'e Dad, evit goulen graç d'ar re goupabl! Gant pebes carantes ne suppli qet Mari an Tad eternel da chelaou peden e mab ha moues e c'hoad en ho faveur!

Ar goler bac ar gassoni vrassa ha ne dleont-hi qet en em vouga e treid ar groas-se, e c'hars pehini e velomp Jesus ha Mari oc'h en em interressi, en eur feçon qen touchant, evit ar re memes pere ho deus e savet?

Ar groas-se, instrumant precius eus hor sil-vidigues, a c'houlen hor c'hondaonation, mar credomp tostaat outhi ar goler en hor c'halon.

O va Doue! ar garantes evit an adversur-rien ne ell beza en hon ene nemet dre eur c'hraç meurbet puissant, pehini a c'houlennan diganeoc'h dre veritou Jesus ha dre hedennou Mari, a bere ar c'halonou a yoa qen douç en andret an dud ar ra ingrata, qer charitabl en andret ar vourrevien an didruessa!

Calon adorabl a Jasus, calon a Vari, calonou qen dign a garantes! O calonou qer madelesus en andret ar re a so het caos eus ho poanion garo, grit passeal em c'haloo an oll larguentes eus ho santimanchou.

Ah! hiviziqen, pa santin o c'henel ennon mouvamanchou a venjanç, qerqent ec'h nnis-sio, a aperet, va c'halon d'ar c'halonoo sacr-se, ha n'en dispartiin dioutho qen am hezo rece-vet ao impressionou santel eus ar vadeles, eus ar garantes, eus an donçder-sa a bere e zint carguet.

## CHABIST VIII.

**E PE SEURT DISPOSITIONOU E TLEOMP BEZA PA VELOMP HOR C'HERENT HAC HOR MIGNONET O SOUFFR.**

Doue bon affich avechou e personnaich hor c'herent bac hor mignonet. Ar garantez bon deus evitho a ra deomp santout betec ar beo, bo phoaniou.

Pebez affliction evit enr vam guelet be mab astennet var eur guele gant ar c'hlenvet, pa evit eur mignon, beza test ens ar poaniou cris pere a andur e vignon, eb gallout digaç remed!

Affliction just ba pebini ne deo qet pec'het, pa ves sujet da volontez Doue, mæs pehini a zeu da veza coupabl, pa na ves mui soumettet d'ar brovidanç ha pa en em echapp e clemou a enep Doue.

Pion a dleaa beza affliget muioc'h egnet Mari, e amser passion he mab, passion eur mab digant pehini he devoa recevet qement a vercou a garantes, hac eus ar garantez ar vrassa hac an denerra?

Pet gueich ne lavaras-hi qet en he c'halon: *Va mab, va mab qer, (a) petra ne allan-me* souffr ha *mervel en ho plaç*.

(a) 2 Reg. 18. 33.

Mar gooële merc'het Jerusalem o velet Jeaus o passeal, carguet eus a instrumant e varo, e pebes mor a c'huervder ne oue qet beuzet calon Mari, pa velas en asten var an auter eus ar groas, e pehini tlie mervel?

Ab! mar guelge'da viana soulagi un nebeût benac poaniou Jesos, souten e ben saer accablet dre e boaunioo griez, diminui ar sec'bet a behini en em glem!

Mæs nau; pell dioc'h gallout esperout e defe ar gonsolation-se digant un deu truezus beuac, ne gleo a bep-tu nemet guinaou impi o vlasphemi hac oc'h insulti ar buissanç memes hac an divinite a Jesus.

Un doucder benac a eller da gaout o souffr evit an hini a garer: mæs peguer cruel eo guelet o souffr ar re a garer, eb gallout o soulagi!

Petra a rayo eta Mari er situation-se qen trist ha qen poannius? Ha souten a rayo-hi an borrol cus maro Jeaus; pe en em bellaat a rayo-hi evit non pas caout ar boan da velet he mab o vervel eo tourmanchou?

Agar, o vezâ chasseet gant e mab Ismaël, eus a dy Abraham, pa voa eat pell eu desert, en em gavas desolet bras. Agar a abandonas he mab pehini a vouele, hac en em belleas diountan en distanç eus a eur c'halvaden, en eur lavaret, an daelou en be daoulagad: N'en don qet evit en em resolvi da velet va mab o vervel.

Mari, er c'hontrol, a chom e qichan ar groas, oc'h en em soumetti da ursnu an Tad eternel, hac oc'h offr dezan souffrançou Jesus evit silvidignes an dud.

E c'hars ar groas a chom, abalamour ma zen eno e fell da Zoue e ve. Chom a reas betec fin ar sacrifiç eus a vues he mab.

He feis, he soumission, he c'harantes evit Doue a ra anezi un eil victim agreabl da Zoue, pehini a gemer ar sacrifiç eus he c'halon en union gant ar sacrifiç a so offret dezan e personaich Redemptor an dud.

Piou benac e veac'h, tad tener, mignon fidel, mab pe bried, mam pehini a so var ar poent da goll ar pes a ra ho consolation var an douar, desqit gant Mari trechi ho poan. Ho pe memor penaus, dre ma oc'h eus aon da goll cals evit an douar, a maoc'h en occasion da c'houmit cals evit an ee.

Ar religion ne gondaon qet an taëlou nac ho clac'har sansibl; mæs mar c'helaouit mnues ar memes religion, e tesqo deoc'h n moderi, o venta santel.

Ar religion a zifen ouzoc'h en em abandnni d'an dristidigues vortel-se pehini a revus pep consolation. Lavaret a ra deoc'h: bolontes Doue eo, en em gonsolit.

Soulagit eta, a la honhenr, ho calon dre an daelnn, dre an huanadon, dre an hirvoudon; mæs ive, en em droit varzu Doue, adorit e zes-

sinon, en em sonmetit dezo bumblamant.

Clasqit, permetet eo deoc'h, clasqit ar voyenou da sonlagi ar boan eus an den pehini a ra redee ho tarlou; Doue a bermet deoc'h memes goulen e ve pare; mars ret eo ober an traou-se gant eur soumission dre behini e c'habandonot tout etre daousrn Doue.

*Autrou*, eme c'hni, *anaout a rit ar pes a c'hortozan (a)* digant hó madeles. *Test oc'h eus va daelou. Va c'halon a so livret d'ar vrassa troublien.*

*Autrou*, (b) va Doue, *me am beus lageat va fizianç ennoc'h. Exauci a reot*, me eu esper, *ar beden pehini a ran deoc'h* da renta ar yec'het d'an den pehini a garan. Gouseonde *me (c) a so prest da guement a c'houlennot diganen. Nefell din, va Doue, nemet ar pes a fell deoc'h.*

---

## CHABIST IX.

E PE FEÇON E TLEOMP SUPPORTI AR BOAN HON NEUS E COLL AR PERSONACHOO A GAROMP.

Jesus a yoa maro. O pegneit e tleas beza evit Mari an amser etre maro Jesus hac e resurrection.

Jesus a yoa maro; Mari e devoa collet ar mab an digna da veza earet hac ar muia carat.

(a) Ps. 37. 9. 10. (b) Ibid. 16. (c) Ps. 39. 9.

Tristidigues David, pa varvas e vab Absalon, hirvoudou an oll mamou eas an innoçantet santel, ne dint nemet a veac'h eur squend eus a c'hlac'har Mari, pa ne velas mui Jesus ha pa n'er c'hlêvas mui o parlant.

Mæs ar vam-se, ar santella a voue biscoas, o coll Jesus, n'he devoa collet netra eus he santeles vras. He souten hac he c'honsolation a voue credi ferm penaus Jesus a ressuscitche prompt eus ar bes. Ar pes c'hoas he soulage en he glac'har, a voue ar resination barfet a devoa da guement a yoa ordrenet gant Doue evit e c'hloar ha silvidignes ar hed.

O c'hui, pebini a bermet Done e veac'h affliget dre ar brivation eus ar pes ho poa muia aon da goll; mam desolet dre goll eur mab pebini a garac'h gant teneridigues; intanves pebini en em vel privet abred eus a gonsolation ho pues; oh! na gollit qet ar guël eus ar sqer a so offret deoc'h e peranmnach Mari: ho taêlon a so just.

Evel-se Joseph a vouelas var bes e dad Jacob; Sant Augustin var bes e vam Santes Monica; mæs desqit gant ar Verc'hes Vari nber da Zoue ar sacrifiç eus ho clac'har, ha penaus e tleit e support.

Ar maro a deu da haoues discoulma evit jamæs var an douar ar c'houlmou pere oc'h unisse d'an den da behini e vouelit. Mæs ha n'oc'h eus-hu eta esperanç ahet d'en em velet

nnisset a nevez er bed-all? C'hui oc'h-nnan, a cbom a reot-hu atao er bed-ma? Ho feis ha ne zisq-hi qet deoc'h penausar guir dud fidel en em velo unisset e calon Doue, en eur feçon infinimant parfætoc'h cguet na ellont er beza er bed-ma. *Oll e ressuscitimp un deis.*

Esperanç douç ha precius pehini a hropose Sant Paul d'ar gristenien gnenta, evel eur rêson capabl da sec'hi ho daelon ha da ober dezo support e peoc'h ar c'holl eus ho breudeur.

*N'en em (a) abandonit qet eta d'an dristidigues, evel an dud-all pere a so eb esperanç.*

Mæs gouêlit evel enr c'hristen lenn a feis, pehini, goude heza satisfiet d'an deneridigues naturel, a gommand souden dezi en em voderi hac en em regli erves e greden.

Ne apparchant nemet oc'h ar religion santel ha divin a hehini e reomp profession; ne apparchant nemet oc'h ar religion fournissa deomp resonniou qer crêe a gonsolation.

Hac oc'h-pen, ar personnaich-se pehini a garac'h qement ha pehini a so lamet diganeoc'h dre ar maro, hac bi a ree eta ho c'holl gonsolation var an douar? Ha caret a reac'hui an den-se mui eguet Done, pehini en deus great an disparti etrezoc'h evit ræsoniou pere a dleit da adori?

Ar personach-se a yoa çals caret ganeoc'h,

(a) Thes. 4. 13.

mæs bolontes Doue, ha n'ha c'harit-hu qet muioc'h? Ho carantes evit an dud a gollit, ne voa qet, martese, reglet mad aoualc'h; re attachet e zoac'h outho. Ho taëlou, pere a so qer c'huero ha pere ne eessout da redec, a zisques er vad ho c'harac'h re.

Martese an den pehini a so maro a yoa un ampechamaut vras evidoc'h da veza parfæt, pe da veza salvet. Doue, eu eur he lsmel diganeoc'h, en deus great eta ho mad, pa eu deus bet trues ouzoc'h.

Profitit eus an affliction, evit nou pas mui em attachi re oc'h netra grouet. En em attachit ehqeu, dreist pep tra, hac e pep tra, oc'h an hini a *behini (a) ar bloavesiou ne finissint jamæs, oc'h Doue.* Pe, mar qarit unan beuac gant Doue, n'er c'harit nemet abalamour ma permet Doue deoc'h er c'haret, pe mar fell dezan er c'harrac'h.

Arabat eo e timinufe, e netra, ar garantes a dleit da Zone. Carit Doue ehars e personaich ar re-all. Pa garer evel-se, e vezer atao, en despet d'an oll dereridigues naturel, disposet da veza separet, pa fell da Zoue, dioc'h ar re a so just deomp ho c'haret.

E deis ar maro, ar galon a hirvoud, evit gnir, au daoulagad a scuil dšelou. Falvezout a rêr gousconde ar pes a falves da Zoue; ar souch eus ar volontes-se a Zoue pehini en em

(a) Hebr. 1. 12.

accomplis, a vodar hac a regl an daelou hac an hirvoudou.

## CHABIST X.

PENAUS E TLEER EN EM FARMAAT ER FEIS HAC EN ESPERANÇ, PA EN EM GAVER E CIRCONSTANÇOU PERE A SEALANT BEZA CONTROL DEZO.

AN Ebestel ho devoa anavesat Jesus *evit mab Doue*, mæs e amser a bassion, infidel d'ar govession ho devoa great anezan, e dissimuljont *hac e (a) qemerjont an tec'h.*

Ne c'hoarvezas qet ar memes tra gant Mari. Heulia a reas Jesus betec ar C'halvar, e pelec'h e c'hanavezas auezan evit he redemptor, leun a fizianç e teuje adarre da veza beo, pa zeo guir en devoa er lavaret.

Goude maro Jesus, a Zisqibien (da viana daou anezo a bere e parlant Sant Lucas,) (*b*) n'ho devoa mui nemet eur restadic a *esperanç* da velet oc'h errnout ar pes en devoa lavaret Jesus dezo, arauc e varo er groas,

Mæs Mari, eb en disterra troublien, a guntinuas da gredi ha da esperout form penans Jesus, pehini he devoa guelet o vervel er gonfusion, a ressusoitche gant hanor ha gloar, hac e soumetebe ar bed da lezen e aviel.

(*a*) Mat. 26. (*b*) Luc. 24.

Ar feis-se a Vari, soutenet e creis an tentationou-se, abalamour ma chome ferm en e c'hreden, fontet var ar virionez a Zoue, ar feis-se a Vari a so ar reglen eus ho feis-c'hui, eme christen.

Cals a dud impi, eb religion, a so dre ar bed-ma. Ma na roont qet deoc'h a occasion d'en em zisclerïa a voucs heul evit ho feis, an diaoul, adversour ar silvidiguez, a glasco, da viana, he laqaat da blega var ar c'hostes fall, oc'h inspira deoc'h douetançou var ar guirionezïou revelet gant Doue.

Ferm *ha cree (a) er feis, resistit* gant conraich ountan, eb examina e finissaou fall, *hac (b) e tec'ho pell diouzoc'h.*

Diansavit dioc'h-tu, e presanç an Doue a virionez, pep douetanç pehini a duyo en ho speret. Dre an diamsao-se, prompt, loyal, sincer, ar feis a gresqo ennoc'h hac a grevayo.

Mæs, er c'hontroliesou brassa, dreist peb tra, e clasco an drouc speret lacât tenvaligen en ho speret; neuse eo e claseo ho lacaat da zoueti eus a justiç, eus a vadeles, eus a buissanç, eus a furnes an Doue oc'h afflich.

Digassit neuse en ho memor ar pes a lavar Doue deoc'h, en e levriou santel, eus a nécessite ar souffrançou, eus ar c'hloar pehini ho c'healïo, eus a zessinou Doue, pa zigaç afflictionou d'an dud, memes d'e fidella servicherien.

(*a*) Pet. 5 9. (*b*) Jac. 4. 7.

*Doue ne chenchqet.* Ar pea en deus lavaret a chom atao guir. E goms ne chanch qet muioc'h eguetan e-unan.

E pe stad benac a dentation, a boan bac a c'hnervder, a sec'hor hac a zesolation, e pehini e e'helfac'h coueza, en em broposit evit reglen an esperanç e devoa bepret Mari.

Pell dioc'h plega hac en em zisconcerti, ra en em zouteno boc'h ene dre ar vertus-se a esperanç fontet var ar fidelite a Zoue en e bromessou.

*Esperit, (a) ô ene fidel! esperit a enep memes an esperanç* evel a reas Abraham gueichall, *assuret mad (b) penaus qement en deus Doue promettet, ec'h ell en ober.*

Doue a so ho crouer, bac en dens discleriet deoc'h penaus ne abandonje qet al labour eus e zaouarn, hac en divige atao e lagat varnoc'h.

Doue a so ar mæstr souveren eus a bep tra. Netra n'eu deus impossubl dezan, na memes difficil.

*An Autrou-Doue (c) a so souten e servicherien; na ellont qet doueti a guement-se, nemet e raint reflexion var ar promessaou eus e allianç gant an dud.*

Pegner fachus ba peguer glac'harus benac e c'halfe beza bo stad, hoc'h esperanç hac hi a ell beza guelloc'h fontet eguet var eur brovidanç, eur vadelea, eur c'halloud infinit? Pet gueich ne assur qet deoc'h an Autrou-

(a) Rom. 4. 18. (b) Ibid. 21, (c) Ps. 24. 14.

Done, dre e'hinou e Brophetet hac a Ebestel, penaus e cleo, e soutea, e tisen, e consnl, e saveta an nep a esper ennan?

Implorit eta e sicnur gant fiziang ha hezit assur penaus e visericord ho tenno eus ar stad trist e pehini emaoc'h, ho sonteno hac ho tifenno hetec ar fin, evit e n'hloar hac ho silvidigues.

Doue a bermet en em gafet a vechon en extremiteou ar re derrupla, evit rei guelloc'h da anaout ar pes a ell an esperançferm ennan, hac evit desquès ar garantes a dad pehini en deus avidomp.

Eur vertus ampronet mad a c'houney cals guelloc'h calon Doue egnet an devotion dener.

## CHABIST XI.

### Ar consolation a deu goude an drihulation, ha gouscoude e zeo ret gouzout souffr er consolation.

*Ar Servicher.*

En em rejouissit, *Rouanes eus an ée, abatamour ar mab pehini oc'h eus meritet douguen* en hoc'h intraillou santel, hac a hehini ar maro en devoa coustet deoc'h qement a zaelou, *a so ressuscitet, evel m'en devoa er prometet.*

Jouissit e peoc'h eus an union ho pezo gantan, dre e c'hraçou ar re breciussa, betec an deis e pehini e pigno ebars en ée.

Just eo e participac'h muioc'h eguet pep den-all, e gracou hac e madoberou e resurrection, pa zeo guir oc'h eus bet muioc'h a lod eguet pep-hini-all en humiliationou eus e bassion.

Pebes joa evidoc'h, pebes consolation er guelet en oll eclat hac en oll c'hloar eus e zivinite, goude ma vos ressuscitet!

Chetu eta ho taelou sec'het, ar gouli bras eus ho ealon parcet; ho souffrançou a so passeet.

*Mari.*

Va mab, *Doue* (*a*) *a so gant e vignonet en ho phoanniou* evit ho chrevât dre e c'hraç, ha pa hlich gantan, e plaç ar boan e tigass ar gonsolation, e plaç ar c'huervder e tigass an douçder.

Ar roue David a erruas qement-se gantan. *Doue*, emezan, *en deus* (*b*) *consolet va ene abroportion ma voa bet affliget diarauc. Mar c'habandon*, emezan, *a vechou* (*c*) *an den just da furol an arne, e ra dezan esfin caout un amser galm.*

*Ar Servicher.*

C'hui a anaves, ô Guere'hes santel! ar

(*a*) Ps. 90. 15. (*b*) Ps. 93. 19. (*c*) Ps. 54. 23.

poanion pere a anduran abaone qeit emser; mæs en em velet a ren eteo eb consolation.

*Mari.*

Ve meb, evit beze eb santont consolation, n'en doc'h qet, evit qement-se, dibourveet a bep consolation.

Ha n'en deo qet eur gonsolation er vella sonjel penaus ar boan bo rent benvel oc'h Jesus, hac ho leca var hent ar barados?

Boue en deus e zessinou, pa læs e serviche-rien da souffr eb ober dezo tenve ar c'hon-solationou-se, a bere e perlantit.

Beza e zeus sænt pere ho deus passeet dre sec'borion spirituel ar re vrassa evel dre de-sertebou sec'b, e pere ne danveent qet an disterra berad eus e c'hlis er c'honsolationou.

Mignonet Jesus ne dleont qet beza henvel oc'h mignonet an douar, pere ne fell dezo qemeret poan evit bo mignonet, nemet é qement ha ma c'hesperont beze souden recom-panset dreizo.

En em reposit e pep tre var er brovidanç, pa vezo accesser pe memes util deoc'h ar c'honsolationou, ho pezo anezo.

Beza oc'h eus en ho poanion grac Jesus pe-bini bo souten; *hac (a) e c'hraç a suffis deoc'h.* Ar sænt laëet gant Jesus da souffr eb consola-tionou sansibl, a geve consolation o chom eb consolation, abalamour ma vouient penaus

(a) Cor. 12. 90.

ho c'harantes a deue da veza purroc'h ha disinteressetoc'h.

Gortosit c'hoas un nebent benac a amser; gortoit an effet eus ar promessaou great gant Jesus d'ar re a souffr.

Prepari a ra deoc'h en ée an abondanç eus an oll douçderiou hac ens an oll vadou.

Oc'h-pen, va mah, eur pec'her eveldoc'h, hac en a ell gonlen beza consolet? Enr gonsolation e tle heza evit eur pec'her penitant, sonjal penaus, o souffr eh consolation, e ra surroc'h pinigen eus e bec'hejou.

---

## CHABIST XII.

### Hon affectionou hac hon drsirou a dle sevel varzu an ée.

Goude ma bu pone, ô va Salver! quitteat an donar, ar songesonou eus bo mam santel, he daoulagad, he affectionou, he huanadou a save oll varzn an ée.

Avi e devoa oc'h ar Sænt hac an Æles, pere a jonisse ens a hresanç he *muia-caret*, hac e *supplie anezo da lavaret deoc'h, e languisse he ene* da veza pell diouzoc'h.

Petra a alle ar bed da hresanti dezi a guemont a alge plijout dezi? Pa na garer nemet Jesus, ne fell deump nemet Jesus.

An hini a ra-var an douar e densor ens ho craç hac eus ho mignoniach, n'en deus a vir chagrin nemet da veza privet c'hoas eus bo presanç.

O c'hortos ar maro, pehini ebqen a ell lacaat fin d'am stad languissant, me a gasso bepret, ô va Jesus! varzu ennoc'h, hnanadou eur galon pebini hn tesir, ho calv hac ho cavo bepret ra zivesad.

*Pion* (a) *a roï din-me diouasqel evel d'ar pigeon? Nijal a rafen ha monet da guemeret va repos* en ho qichen.

Ar bonheur-se ha ne vezo-en qet pell amser oc'h erruout?

Pried va ene hac en a vezo pell o lavaret: *Chetu* (b) *me erru* da lacât fin d'ho miser?

Ah! *an ene* (c) *fidel a lavar: Deuit*, va Jesus. He hirvond hac he huanadou a lavar hepret: *Evel-se bezet great. Deuit, Autrou Jesus.*

*Va* (d) *c'halon a barlant ouzoc'h; va daoulagad ho clasq; huanadi a ran dre an desir d'ho cuelet.*

Santont a ran e zonn great evit an dra benac avras; rampat a ran, gouscoude, er vnes-ma.

O Jesus! great e zonn evidoc'h hac evit ho possedi eternellamant. O Jesus! pinvidignes infinit, pep tra a vanq e lec'h ma vanqit.

Selerigen eternel, tout a zeblant tenvaligen alec'h ma ne maoc'h qet.

(a) Ps. 54. 7. (b) Ap. 22. 12. (c) Apoc. 17. 20. (d) Ps. 26. 8.

Ha p'am befe qement so a-vadon crouet, ne finisfen qet da vesa paour ha miserabl, ma ne alfen lavaret: Jesus *a so tout evidon*.

Jesus *a so tout evidon*! Coms pehini a lavar hac a gompren tont; coms pehini n'en deo comprenet mad nemet gant an hini pehini a gar Jesus dreist pep tra.

Pell êta, ô Jesus! pell dioc'h va c'halon pep carantes-all nemet an hini a ves produet dre ho craç.

Graç eus va Jesus, tomit bepret va c'halon dre ar flam pur eus ho carantes.

O flam divin! consumit va ene! Ma ne allan ho quelet souden, ô va Salver! me en em zizommajo, da viana, oc'h ho caret.

Va c'harantes, pehini a ro din esperanç d'ho contempli ha d'ho possedi un deis, a vezo va c'honsolation qeit ha ma chomin er vro estranjour-ma, dispartiet diouzoc'h....

## CHABIST XIII.

**Petra dleomp da ober evit tenna ennomp ar Speret-Santel.**

Jesus en devoa promettet digass e Speret-Glan d'a Ziscibien. Mari, evit er receo, en em dennas er Cenacl gant an Ebestel. Qerent Jesus hac ar Gragnes santel, pere ho devoa heuliet Jesus en e veacbou.

Er silanç eus ar retræt bac en exerçiçou eus ar beden en em zisposent da receo ar Sperct-Santel.

Oll assamblet en eur memes lec'h, o c'balon bac o bolontes unanet, e forment an desirou an ardanta evit tenna varnezo ar Speret divio-se, sourcen eus ar guir santeles.

Dispositionou excelant evit receo an Doue a garantes! Carout a ra en em gommunica d'an eneou fervant, pere er c'hlasq pell dioc'h an trous bac an afferou eus ar bed ha pere a adress dezan pedennou ardant ha sincer.

Ob! gant pebes elfet e c'houlenne, dreist peb tra, Mari, an donedigues eus ar Speret-Santel, dre ferveur he phedennou, dre borete he dezirou, dre bres hac ardeur he c'harantes!

Qement bini a yoa er memes gortos, a dlia an am santout cals couracbet dre bresanç bac exempl ar Verc'hes-se.

Beza e zoa deja leun a c'hraç. Mas, ar Speret-Santel, o falvezout dezan pinvidicaat atao e bried dre e zonæsonou, Mari a zigassas an oll disposionou a zesire bac a c'houlenne Done.

Peguen abondant benac e ve en un ana graçou ar Speret-Santel, an ene a ell atao receo re neves.

Abalamour ma zeo bet fidel, e deus recevet cals a c'hraçou. Mar cuntunu en e fidelite, Doue a reserv evithi un nombr braz a re-all.

Tensor donæsonou Doue n'en deo jamæs goullanteret. An nep a anavesfe, evel Mari, an excelanç eus a zonæzonou Doue, ne velfe mui netra dign a istim var an douar.

An donæsonou hac ar graçou-se a raffe e oll desirou.

Ah! petra da sonjal ens a yenien en darn vuya eus ar gristenien var ar poent-se? Petra da sonjal eus an nebeut a c'hoant o deus evit ar pes a so an digna eus a zesirou o c'halon?

Hac bi a so qen indifferaut var sujet favenriou ar hed?

Allas! n'en deua poan na guemerfent evit o obten. Epad ma consideront evel enr ves hae eur gonfusion heza paour a vadou an donar, n'ho deus qet a ves da veza paour á vadou spirituel, a c'hraçou.

O Speret divin! grit din-me anaout va miser spirituel. O c'hui, pehini a ro pep graç ha pep donæzon barfæt, c'hui ebqen, ô Doue! a ell communica din ar guir binviiguezou.

Anavezout a ran gant regret em ene penaus va resistanç d'oc'h inspirationon am rent tout-a-fæt indign eus ho madoberou. Mæs hirio e c'hunissan va peden gant an hini a rea deoc'h gneich-all ar Verc'hes er Cenacl,

ha ne oufe qet neusc va pheden beza disa-greabl deoc'h na mancout d'ho renta favorabl din.

Me he phed he-unan, ar Verc'hes-se, qer galloudns var ho calon, me he suppli da implija he intercession en ho faveur, en ho qever.

Pliget ganeoc'h, ô Guerc'hes! pried ar Speret-Glan, goulen evidon digantan ar speret a furnes pehini, oc'h ober din tanva madou an ée, a rento divlas evidon ar madou faus hac an avantachou væn eus ar bed-ma; ar speret a ententamant hac a sclêrigen, pehini am aclærrayo er vro-ma a denvaligen, a rayo din anaout henĉhou Doue, hac am instruo eus ar gnirioneziou eternel; ar speret a gusul, pehini a rayo din disoloi hac evita al laçou stignet d'am ene, e pep amser, gant adversourien va silvidigues ha va pherfection; ar speret a ners hac a gouraich, pehini am savo dreist va sempladures, a rayo din trêc'hi va phassionou, resista oc'h an torrant eus ar goal exempl, dispriĵout ar respet humen, hressa dindan va zreid pompou ar bed, hac am rento fermoc'h er resolutionou eus va holontes, en affectionou eus va c'halon evit Doue; ar speret a zoujanç hac a zevotion, pehini am c'hunduo hac am c'hourajo e servich an Antrou-Done, en observation eus e lezen hac en henor a dlean da renta dezan evel d'am c'hrouêr, d'am zad, d'am salver ha d'am barner.

## CHABIST XIV.

PEP-UNAN, ERVES E STAD, A DLE CAOUT UN DESIR ARDANT EVIT GLOAR DOUE HA SILVIDIGUES AN ENEOU.

*Ar Servicher.*

PLIJADUR am beus, ô Gnerc'hes sacr! ous bo consideri e creis an nombr bian-se a gristenien fervant, pere, goude ma voa pignet Jesus en ée ha ma voa disqennet ar Speret-Santel, en em forme hac a save, dre zormoniou hac instructionou an Ebestel.

Beza bo devoa ennoc'hui ar vam an denerra hac an acqetussa evit ho mad spirituel.

Piou a ell lavaret peguement e zoac'h util da gommançamant an ilis en em zestume e Jerusalem?

Ha pa en em zispartias an Ebestel evit monet da c'honit ar bed antier da Jesus, ho padennou o accompagnuneqeas partont, hac o sicoure da souten o c'honraich en o labonrou hac o fatig, da drec'hi an oll oppositionou hac an oll dangerou.

Evit antreteni e tones an dud fidel gant pere e vevac'h, ar feis hac ar religion, ho c'hatantion en em applige particulieramant da c'hounit o fiziane.

Mæs, ha c'hoi a alle nem pas he obten digant qement-bini a veve en ho compagnunas pe en ho qichen!

Ne voant qet evit admira aouale'h ar garantes he devoa evitho, mam Doue, aa diguemer æs ha libr pebini a reac'h dezo, au attantion ho poa evitho.

Mar doac'h raspatet gant an oll, ahalemour d'hô qalite vras a vam Doue, d'ho vertuzion ha d'ar selérigannou divin aenillet en hoc'h ane, ho madeles hac ho tonéder a c'houneze ealonou an oll.

Eur sell ebqen, a danlac'h var eur personaich affliget, a dlie haza suffisant evit douçaat e bosanniou.

Ho comsou, avel flammou tan sortiet a fournes ar garantes divin, ha nersus dre c'hallond Doue, a denerrea ar re galeta, a rente fervant ar re glonarra, a gonrache ar re aoniqa, a gresqe ferveur ar re fervanta.

Da bat den clan, hervez an apparanç, e procurjoc'h yec'het ar c'hoif gant yec'het an ena?

Mar ho poue, en hoc'h ardeur evit Doue, da birvondi var ar persecutionou a andurae ar gristenien e Jerusalem, ho poue d'en em gonsoli, dre avane, eus ar c'honversionou a arca an Ebestel etones an nationou, eus ar profitou bras a denna Doue eus a bredicationnou Sant Yan, dirac ho taoulagad, er guêr

a Ephes, a pebini e zoac'h obliget d'en em denna gantan epad enr bloavaziou benac.

Evit compren mad ar joa bo poa eus a guement-se, n'en dens nemet ober reflexion var an interest particulier a gnemerac'h ens a guement a selle oc'h an avançamant a rouanteles Doue.

Rouanes an Ebestel, obtenit din-me un elfen eus ar flammou sacr-se pere ho tevoe evit gloar Jesus, hac obtenit din ar c'hrac da gaout ar chanç vad da lacât er glorifia hac er c'haret.

*Mari.*

O va mab! pegnement ne blich qet din an desir-se eus bo calon! An desir da brocuri gloar Doue a ra eul loden necesser eus ar galite a gristen. A qen bras obligation eo, evit un ene christen, evel ma zeo ar garanties memes a behini en un effet necesser.

Cals tud a soneb dezo n'en deus nemet ar veleyen a gnement a dlefe clasq savetei an eneou. Qement-se a sell oc'h pep den.

N'en dens stad ebet e pehini ne alfet ha ne dlafet rei exemplon mad, avison mad hac a bropos; consoli ar re affliget ha pedi evit ar re-all.

Chancbamant a vues enr pec'her a so alies effet an hirvoudou eus a un ene fervant benac dianavezet gant ar bed, maes pebini a bede hac a huanade varzu Doue, evit goulen digantan conversion ar bec'herrien.

E certen momenchou a ferveur e carfac'h beza e creis an idolatret hac ar hayanet evit lahourat nos deis d'ho c'honversion. Desirou santel, mæs eb effet.

Clasq a rit a hell ar pes a gavit tost deoc'h.

Peaurien ha tud clan da soulagi, tud ignorant da instrui, hugale da sevel erves ar raligion, domestiqet da zerc'hel en dever, eur harres, un amesegnes da rei exempl vad dezo dre œuvrou mad; chetu eno ar parq e pehini an tad a famill, Doue, a fell dezan e lahourfac'h evit e c'hloar.

Ha gallont a rer beza indifferant evit silvidignes an nessa, pa songer en deus Jesus roet evitan e voad hac e vues?

Meur a gristen a vesn pnnisset ahalamour ma ho devezo negliget ar vad pehini e zoant capabl da oher.

Punisset e vezint evit pec'hejon ho nessa pere a allent hac a vige dleet dezo ampech.

Mar carit Doue, va mab, ha guelloc'h e tisquessoc'h dezan jamæs ho carantes eguet na reot o lacât ar re-all d'er c'haret ha d'er binnigna?

Done en dens qen nehent a servicherien mad! Roït dezan ar hijadnr, non pas ebqen da veza glorifiet ennoc'h, mæs c'hoas da velet a profitit ens an nll moyennou eus ho stad, evit lacât ar re-all d'er glorifia ha d'en henori.

## CHABIST XV.

E PELEC'H E TLE UN ENE CHRISTEN CLASQ HE C'HONSOLATION PA SOUFFR ABALAMOUR D'AR VERTUS, HA PA VES E POAN VAR SUJET AN HIRDER EUS HE BUES VAR AN DOUAR.

*Ar Servicher.*

Mam Doue, pe sort aonsolation he poe e creis ar persecutionou a souffre ar gristenien guenta, hac a bere ne voae'h qet exant oc'h-unan?

*Mari.*

Va mab, caout a rean, evel an oll gristenien bersecutet, ve c'honsolation er souch eus a souffrançou Jesus, pere na rans din james ancounac'haat er c'hloar eus e resurrection hac eus e ascansion.

Bisita a rean an andrejou santel e pere a voe passeet myster ar redemption; ar C'halvar, var behini e raen reflexion var vertuziou ha madoberou Jesus, ha var ar grisder hac an ingratiri eus en dud pere ho devoe a laqeat d'ar maro var ar groas.

Pa songe mam Jesus er fæçon grnel gant pehini e voa bet trætet he mab gant an dud, hac hi a dlie gortos repos ha tranqilite en he bues? Hac hi a elle memes desirout andra-se?

Songit ar memes tra, va mab, ha songit alies er fêçon ma zeo en em gomportet ar bed en andret ho Salver.

Er sonch-se e cavot consolatinn ha soulajamant er poaniou hoc'h eus da andnri abers tud ar bed, ahalamour ma zoç'h devot ha fidel da Zoue.

E pesort bent diæs ha poanius e pehini ne voanemet disprizanç, insulton, persecutionou, n'en deo qet en em angaget Jesus dre garantes evidoc'h, eb jamæs beza en em bellaat eus an hent-sel En eur ho qervel d'e heul, en deus hoc'h avertisset penaus ho pige da souffr dre garantes evintan.

Lec'h a so da gaont non na ve qet eur guir vertus, vertus an den n'en deus netra da souffr abers ar bed, na controlies na goaperes.

Partaich servicherien Doue eo beza ar muia caret gant an ée hac ar muia casseat gant ar bed.

Mæs pebes sourcen a gonsolation hac a batiantet n'en deo qet evit an ene fidel gallout lavaret : *An disqib ne ma qet dreist ar mæstr ; mar deo bet persecutet Jesus, em persecutor ive.*

Sauffr a ran evel Jesos ha gant Jesus. En a so va sqer, en a vezo va ners, en a vezo va recompans.

(*a*) Joan. 15. 20.

### *Ar Servicher.*

Un espeç-all a souffrançon, ô Rônaues ar sænt! a yoa reservet deoc'h, muioc'h c'hoas egnet da sænt-all ebet. E pe stad languissaut n'bo laqea qet an impatiantet santel da eu em unissa eu ê gant bo mab! Jesus a rene er c'hloar hac e vam a yoa c'hoas en exil.

Eur maro continuel a yoa evidoc'h cbom eb mervel, ba beza evel-se separet dioc'h an hini a yoa an objet uniq, qeu tener ha qer jnst, eus bo carantes.

Mæs ar bonbeur bo poa da receo bemdes en ho calon, Jesus, er gommunion, a yoa evidoc'h eur sonrcen abondant a gonsolatiouon.

Sant Lucas a zesq deomp penaus an dud fidel *a yoa (a) assidu da en em vaga assambles eus a vara divin ar gommunion*, ba ne zouetomp qet na receſcbac'h bemdes, ô Mari! ar c'horf hac ar goad adorabl eus ho mab, pa zeo guir ne voa nicun bac er c'harge eveldoc'h.

### *Mari.*

Em c'hommunionou eo, en effet, va mab, e qemeren bemdes ners neves evit supporti birder ha tristidigues va disparti dioc'h Jesus.

O beurion douç d'am c'halon, e pere e poaseden a neves em ene an hini am boa douguet epad nao mis ba gant pebini em boa bet ar

(a) Act. 2. 24.

bonheur da veva epad qement a vloavezion!

Neusa, gant un ardeur bepret crenvoc'h, e lavareu da Jesus: *Disquesit din, ó va muya-caret! a pe lec'h e ma al lec'h eus ho repos* hac eus ho magadures eternel.

Pa bosseden Jesus dre ar gommunion, er supplian da basta ar moment e pehini, oc'h e bossedi en e c'hloar, e jonischen evit an eternite eus a vonheur e bresanç.

Adori a rean bolontezioù Doue, o accomplissamant a brefereu d'am dezirou.

Mæs ar gommunion a voa va c'honsolation ha va ners er c'hombajou continuel am boa da souten. Car mar santen bepret em ene an desiron an ardanta da nijal en ée, e voa ret d'am obeissanç da Zoue moderi, er memes amser, ha derc'hel ardeur va transport.

Ah! va mab, peguen clonar eo carautes un den pehini en em hlich pell dioc'h an himi a gar! Pebes clouarder en deus ar c'hristen pehini bemdes a c'houlen ona Doue ma c'herrno e rouanteles, ha pehini ne zesir qet e teufe Jesus d'er gnervel?

Eur c'hristen pehini a gar Jesus, a greis e galon, a so eur c'hristen pehini, en despet d'an horrol natrel en dens oc'h ar maro, a rafe gousconde a volontes vad, qement, a gar muia er bed-ma evit mout d'en em unissa gant Jesus en evon.

(*a*) Cant 1. 16.

Pelleet dioc'h e Zoue, e languis, e c'hirvoud; *na vezo (a) contant nemet pa vezo test eus e c'hloar.*

Ah! emesan, en transport eus e garantes evit Doue, *peur (b) e c'herruo ar moment e pehini, goude va exil, e c'happarissin dirazan?*

Ar retardamant-se da vont d'an ée a so accablus evit ar guir gristen.

Chetu eno ar pes a implich Doue a gruelle evit en amprouvi, ha ne gav a soulajamant en e boan, nemet en e soumission hac o receo alies ar gommunion, qen alies ha ma er permet e gonfessour pehini a anavez e zispositionou.

Dindan voal an hosti sacr, Jesus, e vuyacaret, qer presant e sacramant an aoter evel ma e ma en ée, er bisit hac a barlant ountan.

O c'halonou ho daou a so unisset er fêçon ar parfæta.

C'hoas nn nebeut bloaveziou, er tidoch tenval pehini a separ Jesus dioc'h an dud fidel var an douar, a vezo savet ha Jesus, er barados, *a vezo (c) guelet erfin evel ma zeo.*

(*a*) Ps. 16. (*b*) Id. 41. 3. (*c*) Joan. 3.

## CHABIST XVI.

### Eus ar breparation d'ar maro.

Oll bues ar Verc'hes a so bet eur breparation continuel d'ar maro.

Pebes meritou ne aestumas-hi qet, epad eur vues a oc'h-pen triuguent vloas, passeet oll en exerciç eus ar garantes divin.

He c'harantes evit Doue a gresqe da bep instant, hac en em gavas qer parfet da heur he maro, ma varvas nebeutoc'h dre un effet a sempladuree hac a vanq eus ar c'horf, eguet na raas dre un affort, dre un transport violant a garantes evit Doue.

Ene fidel, imitit ar Varc'hes-se, o consacri da Zoue an oll momenchou a sur vues pehini n'en deus qet roet deoc'h evit beza pinvidic var an douar, evit beza henoret, estimet, maes evit er servicha ha meritout, en e servich, ar gurunen a c'hloar hac a vues eternel.

Ha pa bossedfac'h oll vadou ar bed-ma, ha pa veac'h roue var an oll boblon eus an douar, d'ar maro, petra a chomo ganeoc'h ?

Quittât a reot tout, dre forç, ha tout a guittaio ac'hanoc'h.

Da heur ar maro, ne chom evit oll vad nemet an hini a ves great evit Doue epad ar vues.

Deut da veza fur divar gonst qement a gristenien pere ne aonjont er maro nemet pa erru, ha pere a varv ho c'houstiançevel ponaset gant ar regret da veza roet ebqen un nebent deveziou, martesa un nebeut heuriou, d'an affer vras eus ar silvidigues, evit pehini n'en deo qet re lahourat epad an oll vnes.

*An (a) nombr eus an dud disqiantet a so infinit.* An darn vnya ens an dud a so benvel, var snjet ar maro, oc'h an bini ne sonchfe ober preparation ebet evit eur veaich nemet pa errn an amser da bartial.

Henvel int ous enr c'hriminel pehini a ofsansfe e varuonr pa ve o vont da veza barnet, pe autramant a ve o sonjal en em zivertissa pa va var ar poënt da hignat var ar chaffand.

Passeit ho pues en eur sonjal e finisso ha n'en em attachot qet outhi. Passeit ar vues o sonjal en eternite a vezo he goude, hac ha phassoot evel eur c'hristen mad.

Cals a dnd a zistro ho speret divar ar sonch eus ar maro, ahalamour m'ho dens aon a rac ar maro. Mæs ar voyen da non pas caont aon a rac ar maro, eo sonjal alies enni hac en em brepari continuellamant dezi.

Eur vues santel a zouça ar sonch ens ar maro, hac ar sonch eua ar maro a laca ar vnes da veza santel.

Laqit eves na ve eur snjet a dristidigues

(*a*) Eccl. I. 15.

evidoc'h, en beur ar maro, ar pes ho rejouiss brema.

Evit caunt consolation var ho maro, grit ho plijadur eus a bratiq ar vertus hed ho pues.

Ma vea ret mervel hirio pe varc'hoas, ha prest e veac'hni da apparissa dirac ho parner?

Pe seurt pinigen oc'h eus-hu great? Pe seurt meritou oc'h eus destumet?

Profitit eta eus an deiziou a chom ganeoc'h. Ne allit qet digac en dro an amser hasseet, mæs er repari a ellit.

Doue ne asten memea hu pues nemet avit qement-se.

Ha heva a reot-c'hui pell amser c'hoas, pe mervel a reot-c'hui a hen un nebeut deveziou? N'er gousoc'h qet.

Gouezit, da viana, e varfot, e me an Antrou-Doue, d'an heur ma na sonchot qet.

Mar gueller mervel da hep heur, da bep heur eta e ranqer heza prest, o lacât en hor speret ar sonch penaus ar maro a zecid a valheur pe a vonheur un eternite.

Pedit rouanes an ée da drugarecaat Doue evidoc'h eus an amser a læs c'hoas ganeoc'h evit en em brepari, ha pedit-hi da ohten deoc'h ar c'hraç da ober un usaich santel eus an amser a chom gueneoc'h.

En oher a reot, mar grit pep tra evel pa alfe beza an diveza tra a rafac'h en ho pues,

Evit mervel santelamant eo ret mervel er feis, en esperanç, er garantes.

Grit alies acton a feis, a esperanç a garantes, hed ho poes, ha ra vezint ho preparation principal d'ar maro, hac ho pet sonch pe naus, var beur ar maro, ne voueser qet petra eo ober acton mad, pa na veser qet en em exereet d'o ober hed ar vues.

# CHABIST XVII.

## EUS A ZOUÇOER MARO AN DUD JUST.

*Ar Servicher.*

Ret e ve compreo, ô Guerc'hes Vari! ar garantes en devoa Jesus evidoc'h, evit caout un ide benac eus an deliçou a here e carguaa oc'h eoe, var ho maro.

Ret e ve compren pegoemeot e cariac'h Jesus, evit caout un ide benac eus ar mill ha mill dransport santel ens oc'h ene, pa dostae ar moment cûrus pehini oc'h onissas parfætamant gaot ao hini chqen a gariac'h dreist pep tra.

Renta a rejoc'h ho c'hnanad diveza gant qemeut a dranqilite evel pa vijac'h o comanç ar c'housq an douça.

Ah! pe seurt ann a elle da gaont, var a maro, eur verc'hes pehini ne devoa bet ja-

mæs clasqet plijout nemet da Zoue, ha pehini n'e devoa estimet nemet ar pes a selle ous Doue; eur vere'hes, pehini ne devoa clasqet var an douar, a eurusdet nemet e Doue, ha ne devoa bet qen ambition nemet da blijout dezan?

### Mari.

Mar fell deoc'h, va mab, en deis ma quittaot ar vues-ma, caout pers eu deliçou, eu douçderiou eus va maro, na laqait qet ho ponheur e madou ar bed-ma.

*Ra varvin (a) a varo ar re just!* Chetu ar beden a ra an oll gristenien.

Mæs nebeut a so anezo a guement o defe evit ar madou eus ar bed-ma eur galon qen distag evel ma zeo hini an dud just ha santel.

An darn vuia, great oll evit an ée, ne sonjont gouscoude nemet en douar. En deis ma ranqint quittaat an douar, pe seurt esperanç ho devezo-hi da vont d'an ée?

Jesus ne ro pers en e eurusdet nemet d'ar re ho deus, hed ho bues, great ho bonheur ens e garantes.

O peguen consolant eo stad un den just pehini, e fin eur vues leun a dentationou hac a souffrançon, a jouiss gouscoude eus a beoc'h eur goustianç dibec'h!

Da beur ar maro, eur pec'her ne vel é Jesus nemet eur barner cris hac impossubl da

(a) Num. 23. 10.

zouçaat ar c'hristen mad ne vel e Jesus nemet un tad leun a vadeles.

Pec'het en deus epad e vues, martese marvelamant bac alies; mes n'en deus qet gouzeet hear ar maro evit ober pinigen.

Hac oc'h-pen, ar sacrific a ra ens e vues, a galon vad, sacrific pehini a uniss, en e speret, da sacrific ar groas, a so evintan eur sujet vras da esperout e Doue hac en e drugares.

Ahaone an deis e pehini en em roas tout-a-fæt da Zoue, en deus combattet hepret an drouc-speret, e voal inclinationou, evit chom fidel d'e Zoue.

Petra a alfen da c'hortos nemet ar guronen a justiç hac a eurusdet ?

En a vezo douç evidoc'h, va mab, galfout lavaret, evel Jesus, pa dostaï ouzoc'h ar maro; *Quittaat a ran (a) ar bed-ma ha monet a ran da gaout va zad.* Monet a ran da gemeret possession eus an heritach destinet din gantan.

*Va zad, (b) me am beus ho clorifiet er bed. Great am beus ar pes ho poa commandet din. Glorifiet ac'hanon brema.* Pliget gueneoc'h rei din pers er c'hloar oc'h eus promatet d'ho cuir vngale.

Pa ves dalc'het al lamp leun a, eol hae allumet mad, na ves qet a aon da glevet lavaret: *Chetu (c) erru ar pried; it d'e rencontr.*

(a)Joan. 16. 28.(b)Id. 17. 4. 5.(c)Mat. 25. 6.

N'em bige james credet, a lavare un ene santol var he maro, n'am bige jamea credet e vige qement a zoucder o vervel.

D'ar maro, particulieramant, a ro Jesus da santout d'ar re er c'har peguement, en effet, eo digu da veza caret.

Pa ves bet, had ar vues, mestr var eur galon, ne bermet qet e teufe ar galon-se da vancout a fidelita dezan var e heur diveza.

Er c'hontrol, renta a ra an ane-se henvel oc'h eur c'houlaouen allumet, pehini, oc'h en am vouga, a ro eur sclerigen vrassoc'h.

Bevit eta en eur garantes sincer evit Doue hac e varfot en eur garantes ardant eviotan.

*Ar Servicher.*

Ar brecinssa eus an oll graçou, ô va mam! a alfen da souhati ha da c'houlen digant ma-deles Doue, a so mervel e santimanchou conform d'ho re-c'hui.

Goude beza bevet e carantes Doue, eus a garantes Doue has evit carantes Doue, oh! pebes desir ho deves an eueou just da vervel ive dre garantes Doue!!!

Cheto eno ar pes a va ive va brassa desir. Mæs, ha permetet eo da eur pec'her evel-don-me caout ar sort desirou?

Da viana, ô Guerc'hes sacr! me ho suppli da obten din digant Jesus, pehini a so earantes veritabl evidon, ar ebraç da gaout eur pers benac er maro-se a garantes.

Pebes bonhene! bonheur en tu-all da guement bonhear a alfe beza agreabl da eur galon!

Mervel en eur garet Jesus, en hevelep façon ma ve an diveza huenad eus ar vues un huenad a garantes!

O va Jesus! ô va Salver! va Doue, accordit din ar faveur vras-se meurbet. Ma he goulen digueneoc'h, en hano ar garantes infinit en deus evidoc'h ho calon adorabl, ha dre ar garantes eb musul a deus bet evidoc'h calon he mam santel ar Verc'hes. Evel-se bezet great.

## CHABIST XVIII.

### Eus an desiaou santel aus ar maro.

*Ar Servicher.*

An oll amser ma chomjoc'h var an douar, goude ma voa pignet Jesus en ẽe, a voua evidoc'h, Guerc'hes santel, un amser a hirvoud.

En em gonsumi a reac'h neheut-ha-neheut ẽ creis ar flamou eus ar garantes divin; mæs re c'houstad e voa erves ma en desirchac'h.

Allas! me a so re stag oc'h an douar evit guelfout compren mad ar stad-se e languis santel ẽ pehini e vouac'h hetec an diveza instant eus ho pues.

Mar am eus poan o compren ar stad a languissamant spirituel e pehini e vna David pa lavare: Malheur din abalamour ma zeu astennet va buss ar bed-ma! pe autramant, an ardeur vras en devoa Sant Paul da velet e gorf o coueza e poultr evit beza gant Jesus da james; ma ne allan qet compren an traouse, penaus e comprenfen peguen ardant e voa ho testr-c'hui da veza unisset evit mad gant ho mab Jesus?

Ma ve allumet em c'halou unan eus ar flammou-se a garantes pere a gonsuma ho calon-c'hui, ô Guerc'hes! oh! peguer vil, peguen dispriſabl e seblantfe din an douar, ha pebes huanadou ardant ne losqfen-me qet, pa sellan varza an ée!

Eur galon laun a garantes evit Jesus, hac bi e deus netra da zesirout nemet ar bossession a Jesus memes?

Ha pa en em bresautfe din oll madou ar bed-ma, evit va renta au eurussa eus an oll dud, ha ne dlefen qet atao lavaret: *Ar guella (a) evidon a so mervel ha beza gant Jesus-Christ?*

Petra eo an oll madou evit an hini a anaves hac a gar Jesus! Jesus a so ar mad souveren; Jesus a gompren, en ebqen, an oll vadou.

Beza gant Jesus, an tad-se qer mad, ar mignon-se qen tener, ar mæstr-se qer ganeras, ar salver-se qen digu a garantes! Beza

(a) Phil. 1. 23.

gant Jesus, jouissa eus e bresauç, e garet eus an oll ena, e garet da jamæs!

O Rouanes eus an êel ar bed an douar, hac bi a ell offr din madou dign da veza comparet gant ra ar barados, e compagnunes Jesus!

Ah! ar c'henta possubl ra zigoro, evit cargua va desirou, au demeuranç eürus e pebioi e ma Jesus.

Jesus ebqen a ell va c'hontanti parfætamant.

Guir eo peoaus, mar tesiran, a eur c'hoates, ar maro evit en em unissa gant Jesus; a eur c'hostes-all e meus aon da apparissa dirac tribunal va barner.

Mæs esperout a ran e misericod va Salver; esperout a ran eu hoc'h intercession, ô Mari, va mam dener!

*Mari.*

Ya, va mab, esperit bac esperit ferm. Mar deo Jesus enr barner terrupl, eo ive enr salver leun a vadeles.

Conservit ennoc'h doujanç e varnedigues, mæs ra vezo trec'h an esperanç bac ar garantes d'an aon ha d'ar spont.

Ho pet aon, mæs carit c'hoas muioc'h. Ne allit disques da Jesus ho carantes gnêloc'h eguet o soubeti er gnêlet soudeu e creis e driomphou, ha quittaat uu donar e pebini eo facil hac æs eu em bellaat dioc'h ar fidelite a dleez dezan.

Mar doc'h leun eus ar santimanchou-se, bezit assur, va mab, penaos Doue ho tifenno a enep oc'h adversourien, en amser ho maro.

Me c'honlenno va-uoan e zicour evidoc'h neose; car beilla a ran, da hep heur, var va hogale, mæs dreist peb tra da heur ho maro.

## CHABIST XIX.

### Caranter Doue.

*Ar Servicher.*

Mervel a rejoe'h eta, ô Guerc'hes mam! mervel a rejoe'h dre un effet eus ho carantes evit Doue.

Ar garantes divin a gousumas erfin, dre vrassoc'h flammou, ar victim en em hrepare abaoe qeit all a amser.

Un ene qer leal ha qer generus evit Doue, qer soumettet d'e volontes, qer fidal, qer santel, ne alle heza separet nemet evel-se dioc'h ar c'horf.

Pell dioc'h heza sorprenet d'ho cuëlet o vervel dre garantes, e zon estonet n'en defe qet qentoc'h echuet hu pues an transport ardant ha continuel eus ho carantes evit Doue.

Sortiet pur ha didaich ha dre daouarn ho crouer, qerqent ha ma en anavesohoe'h, e

choeschoc'h e garantes evit fin miq eus oc'h oll œuvrou, hac ho calon ne vevas he n'em em vagas jamès nemet gant ar flammou a bere e zoe devet.

Epad oc'h oll bues, songesonou, santimanchou, comsou, œuvrou, doajanç, esperanç, joa, tristidigues; peb tra ennoc'h en em rapporte d'ar garantes a Zoue.

Sulvui e c'hanavesec grandeurion Done, a berfectionou infinit, sulvui er c'haver dign da veza caret ha sulvui er c'harer.

Mæs piou en enavezas gnelloc'h egnet oc'hui?

Calonen ar Sænt, leun oc'h bet a garantes Done! mæs calon Mari an deus bet al leundar memes eus ar garantes.

Seraphinet, caret a reac'h cals en Antron-Doue, mæs ho carantes, dirac carantes Mari, ne voa nemet un elfen dirac eur forn goret.

*O mam (a) eus ar garantes gaer!* ret e ve beza caret, ha caret evel oc'h eus great, evit gallout lavaret hac e explice peguement e cariac'h.

C'hui e varv dre garantes, ha ni ne vevomp qet dre garantes! Ha ne labouromp qet da brocuri deomp ar bonheur de vervel, da viane, er garantes!

*Mari.*

A betra en em occupil, va mab, er bed-me, ma n'en deo qet eus an dra ebqen evit pehini

(a) Eccl. 24: 24.

e maoc'h var an douar? Doue en deus ho crouet evit e garet.

O follentez vras eus an dud! Guerza a reont ho c'halon da hep carantes nemet d'an hini pehini ebqen a ell ober ho bonheur temporel hac eternel.

Pellait diouzoc'h, va mab, al lachete malheurus-se pehini oc'h arret en benehon eus a garantes Doue. Aveac'h oc'h eus great eur, gammet bende enno.

Aon oc'h eus rac ar c'hontraign varnoc'h oc'h-unan. Ne garer qat ar pes a gonst poan.

Lec'h a so da gredi n'en deo qet guir garantes, carantes an hini n'en em zesques nemet pa na ves netra da souffr evit an dra pe an den a gar.

Carit, dreist pep tra, carit gant couraich, prest da gull an oll vadou qent oc'h aguet oll graç Doue, prest da anduri pep poan, qent oc'h eguet commetti an disterra pec'het.

Ma ve eur veich chalmet ho polontes dre garantes Doue, netra ne seblantfe impossubl deoc'h. *Ar garantes* (a) *a so cre evel ar maro.* Ne anaves qet a zifficulte.

Viçou oc'h eus da gourrija, aqianchon da regli ha da gommandi.

Carit Doue, hac e garantes a rayo an draae hac e ber amser.

Ne garit nemet ar pes a gar Doue. Pa garit

(a) Cant. 8. 6.

un dra benae-all gant Done, carit an dra-se pe an den-se evel ma fell dezan er c'harfac'h.

Done ebqen a dle plijout deoc'h e qement tra a blich deoc'h.

Ar gnir garantes a so en un indifferanç parfætevit ar pesn'en deoqet Doue. Neglasq nemet Doue ha ne fell dezi nemet Done, e pep tra.

C'hui a vezo eurus, va mab, dindan lesen ar garantes-se.

Sulvni a vefot er garantes, aslvui e carfot beva er garantes.

Guir eo ho pezo da souffr e chadennou ar garantes, mæs gouscoude ne garfac'h qet chom eb beza commandet dreizi.

Ra vezo ar garantes-se ho tensor. Mæs er vrassa dienes eus a vadou ar vues-ma, e vellot e talc'h lec'h eua an oll vadon.

En heur ar maro e santer pegnement e zoar eurus da veza heuliet impressionou carantes Done.

Ar maro, an amser-se a dronblien hae a encres evit ar gommun eus an dud, a so, evit ar c'hristen leun a garantes Doue, amser ar c'honsolationou hac an douçapeoc'h.

En em roit eta da garantes Doue. Ra viot cunduet dre ar garantes-se.

En em bligit er garantes a Zone evel ar pesq en dour. Ra vezo bues oc'h ene.

Grit peb tra dre garantes evit Doue.

*Ar Servicher.*

Santout a ran o chenel ennon, ô Guerc'hes sacr! ous ho chelaou, un desir ardant da non pas caout hivisiqen, qen mæstr nemet carantea Done.

Ah! pa zeo guir e c'hall va e'halon c'hoas enntanti va Done, pa n'en deus memes nemet va c'halon capabl d'e gontanti, va c'halon n'en deo mui din, n'en deo mui d'ar grouadurien; me er ro da Zoue, me er c'honsacr tout d'am C'hrouer.

An desir-se a so un effet ens e c'hraç pebini oc'h eus ohtenet din; car ehtan, eh e alcour, ne allan qet er c'haret.

Hac eh ar memes sicour, ne allan qet er c'haret e gnis ma zeo dleet ne allan qet perseveri er garantes-se.

Ah! pedit hepret evit ma chomo continuelamant ar garantes-se em c'halon.

Crena a ran gouscoude, ahalamour ma c'hanavezan va nebent a fermete. Mæs c'hui pehini a voar peguer variant e zon, ha pehini er rebeich din gant qement a ræson, pliget ganeoc'h beza, dre ho proctection, va arp ha va souten.

Ya, disparissit, traon disprijabl ha perissabl eus ar bed-ma, c'hui a so maro va ene.

Va c'halon erfin a fell dezan beva, ha heva eo, ô va Done! heva eh ho caraates?

Traou cronet, en em glemit, mar carit, abalamour ma oc'h abandonnan. Adien deoc'h; dindan apparanç a servichon mad, ne'h eus lamet digaoen va goir vooheur.

Me am bezo evidoc'h qement a zisprijanç, qen na glascot moi troubli na controlia va c'harantes evit Doue.

Guerc'hes, sqer parfæt a garantes Doue, va c'halon a za'eta da veza evel cor harados, e pehini, oc'h imita ar vnes oc'h eus cundnet var an douar hac an hini a gunduit gant ar Sænt, me garo ehqen va Doue gant an esperanç just da vervel en e garantes, ha d'e garet hed an eternite.

---

## CHABIST XX.

### Gloar an ée a so prometet dezomp evit recompans.

*Ar Servicher.*

Chetu-c'hui eta, ô Guerc'hes santel! e possession eus ar c'hloar a brepare d'ho vertuzion ha d'ho meritou ar madoberoor souveren, pehini a recompans an nep er c'halsq.

Oh! peur e c'hallin-me, test eus ar c'hloarse, contempli gant an Æles hac ar Sænt, hac admira er guenet eus hoc'h enoriou en ée, ô Mari!

Peur, en eur unissa va mouesgant ho mouezioù melodius, e c'hallin-me celebri ho meritou ha rei deoc'h ar meuleudiuu a veritit.

Ar renq huel da behini oc'h savet en ée, n'eu deo qet eur faveur hur pehini a so falvezet da Jesus ohar d'e vam.

Dleet e zoa d'ar pes oc'h eus great evit respont da choas ha da zassinou Doue.

Nan, ne veac'h qet placet eno, ma ne vige bu qalite a vam Doue nemet un titr ebqen, ma n'ho pige, dre imitation e vertuziou, ar barfeta henvelidigues gant ho mab divin.

Ar santeles eus ho puas a so bet ho merit principal dirac an Doue a bep santeles.

*Mari.*

Va mab, ne antreer en de namet goude beza en em sanctifiet var an douar.

N'en deo na d'ar renq, na d'ar pinvidiguezou, na d'an talanchou, ec'h accord Doue antre e demeuranç an eurusdet, mæs d'an usaich santel a ves great anezo, d'ar meritou destumet hed ar vues.

*Doue (a) n'en deus qet a breferançou evit den. Renta a rayo (b) da bep-unan erves e œuvrou.*

An enebu an huella savet e rouanteles an ée, a so bet var an douar ar re vertuzussa, ar re barfeta.

(*a*) Eph. 3. 9. (*b*) Rom. a. 6.

Doue a varn differant dioc'h ma varn an dud. Ar re-ma en em arrat an aliessa en dianveas bac en apparançon.

En ebqen a voar d'ar just petra a dâl merit ba vertus bep-unan. Destina a ra deoc'h ré-compansou bras, mæs falvout a ra dezan hô meritfac'h.

Evit bo meritont e ro graçou ba siconron; mar profitit anezo, e royo ar pes en dens prometet.

Gnir eo e curnno ennoc'h e zonæsonou ec'h-unan, mæs recompansi a rayo, er memes amser, bo vertuziou bac oc'h œnvrou mad.

Derc'hel a ra en gompt fidel eus ar pes a rer evintan. Ha pa na vez nemet *eur verennat dour roet en e hano*, ar verennat donr-se e devezo e recompanç.

Peguer consolant e tle beza evidoc'h, va mab, labourat evit enr mæstr qer mad, qel liberal ba qen bras!

Ar bed, da behini e clasqer qement plijont, a recompanç fall a servicherien; mæs c'hui a ell lavaret: *Me a voar da bioa e zoun en em fiziet, ha me a so sur penaus va meritou ne berissint qet* etre daourn ar mæstr pehini a servichan.

Gortos a ran digant e visericord enr gurnneu eternel bac eur gurnnen pehini a vezo seul caeroc'h, ma vezo bet brassoc'h va fidelite da blijout dezan.

(a) 2 Tim. 1, 12.

En em examinit brema oc'h-unan, ba gnêlit petra rit evit gounit hac obten ar pris a so proposet deoc'h.

Pelec'h e ma ho victorion? Pere eo oc'h œuvron mad? Pe seurt vertuzion a bratiqit, da lavaret eo, pe seurt meritou ho pezo-c'hui da bresanti dirac tribunal Doue?

### *Ar Servicher.*

Allas! ne allan, eb ar vrassa confuzion, nonjal en nebent a meus great hetec'hen evit meritout recompansou an ée.

### *Mari.*

N'en em zigonrachit qet, va mab. Beza e ma c'hoas en ho pouvoar o obten.

Ar c'hraç a barlant ouzoc'h! Ho pressi a ra, bezit fidel d'he moues.

Pedit, gonelit, labonrit, souffrit, en em gontraignit, haleit var roudon ar sænt hac e c'herruot evelto en termen eus an eurusdet.

### *Ar Servicher.*

Erfin e sortian, dindan ho protection, ens ar stad a zidalvodegues spirituel e pehini em ens hevet hetec hirio.

Me a rayo eta va fossubl, gant ho sicour, da repari, dre va ferveur, ar bloaveziou difrones pere am ens da zeplori.

Vigilanç, daëlon, bnmilite, mortification,

patiantet da supportan tribulationou; ô peguen recompensct e ve an traou-se-oll dre eur moment benac ebqen eus ar bunheur pehini a bartaich ar sent, evit james, gant ho Doue! Mes, dreist peb tra, ar mestr pehini am bous da servicha, pegnament ne verit-en qet dreizan e-unan e clasqfen plijout dezan.

Ah! me fell din er servicha, me fell din en em efforci da blijout dezan, qent c'hoas evitan e-unan, seguet evit ar madou infinit pere a brepar d'am fidelite.

FIN EUS AN DAEDE LEVR.

# IMITATION
# AR VERC'HES VARI,
VAR MODEL
IMITATION JESUS-CHRIST.

---

## LEVR PEVARE,

*E pehini eo parlantet eus ar santimanchou a respet, a istim, a gourraich, a garantes, a deneridigues hac a fizianç, pere e dleomp da gaout e qever ar Verc'hes santel.*

### CHABIST QENTA.

#### EUS A C'HRANDEURIOU MAM DOUE.

*Ar Servicher.*

Pe seurt santimanchou benac her be ac'hanoc'h, ô Guerc'hes sacr! ne egalint james ho crandeuriou.

Atao e vezint (ar se-me) dreist en oll ideou a elfemp da gaout anezo.

Evit parlant dignamant ac'hanoc'h, e ve ret zei da gompren ar pes a so a nrasa goude Doue, ar pes a so a admirepla e grac, a perfection, e puissanç, e gloar.

Ac'hanoc'hui eo ganet Jesus. Ne n'en em

asten qat davantaich var hn menleudiou an aviel pehini a harlant eus ar viriones-se, ar ræson a guement-se eo ma ze soualc'h ar guer-se ehqen evit servichout da fondamant d'an oll meuleudiou a aller da rei deoc'h.

Ho qalite a vam Done n'eu deo netra nebeutoc'h eguet nn espeç allianç gant an Doue sonveren.

An effet ens ar galite a vam Done a so tostaat, muia ma zeo possuhl, oc'h ar galite memes a Zoue.

An espeç divinite-se he dens great deoc'h contraeti gant Doue un allianç particuller, dre vertus pehini oc'h deut da veza merc'h an Tad, mam ar Mah, pried ar Speret-Santel, er feçon admirahl-se pehini ho tisting dioc'h an oll gronadurien-all, ha dre vertus an allianç-se e zoc'h veritablamant rouanes ar hed-oll, rouanes an evou.

Lavaret eo ganet Jesus a Vari, a so lavaret ne vel Mari nemet Doue dreist-hi.

O Guere'hes ha mam! an hini ens an Æles pehini a basse au Æles-all e graçou hac e perfectionon, ne all heza nemet e renq ho servicherien, qement a so a zistanç etrezoc'hui hag heu.

Jugi a ran ens ho crandeur dre e'bandenr ho mah, pehini, necessæramant, a gones varnoc'h. Dre excellanç ar mah ee'h anaveser excellanç ar vam. Compren a ran eb poan

penans ar galite a vam Doue a so ar pencans eus ar graçou a here eo pliget gant Doue ho carga, eus an oll brivilachou hac an oll distinctionou dre bere en deus qemeret plijadur oua oc'h enori.

Compren a ran penaus, e qalite a vam Jesus, oc'h eus un especguir var an oll denoriou a c'hraç a bere Jesus a so ar mæstr, hac eur pouvoar absolu a intercession en e guever.

Compren a ran penaus certen lezennon general, punitionou eus ar c'henta pec'het, n'o deus qet dleet sellet ous mam Doue, mam qen dign a garantes, mam qen caret, destinet qen exprea, dre eur choas eternel, d'er beza.

Compren a ran penans, o veza roet da Znue ar vues-se dra behini en deus hor prenet, e veritit dougenn an titr a redemptoures, eb ober tor ebet gouscoude d'or redemptor nniq, ha veritabl qalite pehini ne gonven, evit parlant just, nemet ous ho mab Jesus.

Mæs compren an oll hnelder eus ho tignite! ah! peb tra a so qer brsa e mam un Doue, pehini ar Seraphinet bo-unan en gontant da admira!

Oc'h-unan, ô Guerc'hes mam! e presanç ho qiniterv santes Elisabeth, e laqejoc'h qement en devoa great Doue evidoc'h er c'homsou-ma : *An Oll-c'halloudec en deus great em faveur bursudoù bras.*

Hac an ilis; en despet d'ar garantez he deus evidoc'h hac an ardeur he deus da brocuri ho cloar, a so contraign da amzao pe-nans; pa gonsider *oc'h eus douguet en ho cof santel, an hini ne alle qet an envou da gompren, ne voar pe seurt comsou da implija evit publia ho meuleudiou.*

•••••••••••••••••••••••••••••••••••••••••

## CHABIST II.

### MERCOU A HENVELIDIGUEZ ETRE JESUS HA MARI.

*Ar Servicher.*

PA gonsideran, ô Mari, mam Doue! ho qi-nivelan, ho pues, ho maro, ho cloar en ée, e cavan etre Jesus ha c'hui mercou a henve-lidiguez pare a ravis va c'halon.

Unisset oc'h bet gant ho mab e decrejou eternel ar brovidanç. Ac'hanoc'h, ervez an Ilis, e lavar ar furnes eternel: *Doue (a) en deus va phossedet a zalec commançamant e henchou, pa bep eternite. A zalec an eternite on bet predestinet ha choaset ex-pres da veza mam d'am Doue. Pa daule Doue fondamant ar bed, me a tintree en e zessinou hac en e sonjou.*

Pet promessa, pet figuren, pet symbolen,

(a) Sap. 9. 8. 9.

el lezen ancien, peze, o eibannonç Jesus, oc'hannonç ive oc'h-unan, ô Mari!

Jesus a so bet dibec'h dre natur, ha c'hui, delivret dre c'braç, dioc'h ar pec'het originel, a so bet exant a bep pec'het acteel, memes an disterra.

Mab Doue renfermet en hoc'h entraillou chast, n'en deus great ganeoc'h, epad neo mis, en eur feçon, nemet eur memes tra.

Epad e vugaleaich, er magac'h gant ho substanç, pehini a doue da vezaf ive e substanç.

En e vuez cuzet, en deus passeet tregont vloas ganeoc'h, hac ho poa ho taou ar memes ty, ar memes madou, memes exerçiciou, memes santimanchou.

Epad ma presegue an aviel, e partachoc'h e labourou, qement ha ma voue possubl, hac epad e bassion, e partachoc'h ive e vesbae a goufusionou.

Jesus a so bet an humpla, an douça, ar charitapla, ar patiantaeus an oll dud; c'hui, ô Mari! a so bet ar batianta, ar charitapla, an douça, an humpla eus an oll merc'het.

E Jesus e ma an assamblaich eus an oll berfectionou divin, enoc'h hu an assamblaich eus an oll berfectionou crouet; mes, en eur feçon qen excellant, ma tisparise all berfectionou un Æles hac ar Sent dirac ho re-c'hui.

Jesus en deus bo rentet qen henvel ountan,

dre ar brassa vertuzion, ma eu deus great ac'hanoc'h un imaich beo anezan e-unan.

Evel Jesus, oc'h eus eu em gonservet yac'h ha divrein er bes.

Ressuscitet eo dre e huissanç e-unan; c'hui a so ressuscitet dre eur privilaich particulier en deus accordet deoc'h. Evel Jesus oc'h piget en ée, corf hac ene. Euo eo asezet en tu-deou d'e dad; c'hui a so asezet en e guichen.

Jesus a so all-galloudec dreizan e-unan; c'hui a so oll-galloudec dre ho mab, pehini en deus ho carguet da zistribui an tensoriou eua e c'hraç.

Jesus a so ar mæstr eus an ée hac eus an douar; c'hui a so rouanes an Æles hac an dud.

Partout e lec'h ma zeo adoret Jesus, a zoc'h ives henoret. N'en deus qet a galon consacret d'e garantes na ve ive anticramant consacret deoc'hui.

N'eu deus qet a ilis savet en henor da Jesus ne deffe un auter benac pe un imaich eu huc'h enor.

An hano doug a Vari na ves jamæs dispartiet dioc'h an hano doug a Jesus, e guinnu hac e calonou ar gnir dud fidel.

An ilis a unis alies, en he offiçou, ho meuleudiou d'ar re a ro da Jesus. Celebri a ra ar mysterinu eus ho pues, evel ma celebr ar ysteriou a vues Jesus.

Jesus a so rone an amserioù, aourcen ar c'hraç, hon alvocad e qever an Tad, an Done a visericord, an Doue a hep consolation, sclêrigen ar hed.

Ha c'hui a banvomp, gaot an ilis, rouanes ar hed, ronanes an êe, hon alvocadcs, mam ar c'hraç, mam a drugares, consolation ar re affliget, eur stereden pehini, var ar mor ens ar bed-ma, a gnndn bor c'hamejou varzu ar pors eus ar silvidigues.

Graçon eternel ra vezo rentet da Jesus da veza accordet deoc'h an oll faveurioù hac an oll hrivilaichon pere a gonvene da un hevelep mab da rei da un hevelep mam.

Ah! Gnerc'hes santel, mar dco eus ar re henorapla deoc'h ar c'honsiderationoù pere e tenan da oher en ho presanç, e zint eus ar re zouça d'am c'halon ha d'an oll galonou pere ho car.

CHABIST III.

EUS A O'HLOAR MARI EN ÊE.

*Ar Servicher.*

RENIT, Gnerc'hes santel, renit da jamæs en evou, dreist ar hatriarchet, a bere oc'h cus tremenet ar fidelite, ar feis; dreist ar bro-

phetet hac an ebestel, e bere oc'h eus tremenet an ardeur evit gloar Doue.

Ranit dreist ar verzerien, a bere oc'h eus tremenet ar fermder; dreist ar guerc'hezet, a bere oc'h eus tremenet ar burete; dreist an oll dud just, a bere oc'h eus tremenet en humilite; dreist an oll ales, a bere oc'h eus tremenet an oboissanç; dreist an oll seraphinet, a bere oc'h eus tremenet ar garantez.

Oc'h admira hes oc'h anosi a ran var an trôn-ae sqendus ha brillant var behini oc'h savet, ha var bahini, dre ho poevoar e qichen Doue, a zoc'h refuich ar bec'herien, souten an dud just, consolatros ar re affliget, esperanç an dem pec'her.

Trugarecaet a ran en Autron-Doue, mill bennos dezan, evit ar c'hloar immortel de behini e v daue ho savet, ha da vesa falvezet e vige ho corf memes participant er c'hloar-se, arauc an deis eus ar resurrection general.

Just e voa e vige exant a vreinadures ar bet, ar c'horf-se qer chast ha qer pur, e pehini un Doue memes en dens priget en em ober den..

Mæs píou e allo jamæs he c'hompren, er c'hloar-se? *Ma (a) n'en deus jamæs guelet al lugad, nac ar scouarn clevet, na caion den comprenet petra en deus Doue preparet d'ar re er c'har*, ha compren a raimp-ni petra en

(*a*) 1 Cor. 2. 9.

devoa preparet deoc'hui, deoc'hui, ô Mari! pehini oc'h ens er c'haret muioc'h eguet an oll sænt assamblez?

Ar c'hloar a behini e jouissit a so proportionet, non pas ebqen da huelder ho renq, mæs c'hoas da huelder ho merit.

Evit gouzout pegnen huel eo degre ho cloar, ne fautfe nemet consideri petra eo e vam veritabl glorifiet gant ur Doue.

Mæs, evel er sænt, mnaul ho gloar a respont da vusul ho merit; enoc'hui ive, huelder hoc'h enorion a dle, dreist peb tra, beza estimet dioc'h o vertuziou.

Beza oc'h eus en êe eur renq particulier, atao, evit guir, infinimant izelloc'h eguet Doue, mæs ives atao cals huelloc'h eguet ar pes ne qet Doue.

Convenabl e zoa guelet an bini da behini Jesus en devoa roet ponvoar da gommandi dezan e-unan var an douar, o commandi en êe d'an æles ha d'ar sænt.

Ah! gant pebes pres e msint-hi evel o clasq pion a rento ar c'henta obeissanç hac henor deoc'h er barados, ô Mari!

Ravisset eus an dominatiou oc'h eus varnezo, ho servichont gant un affection a galon digu a gomplæsanç Doue memes.

Mill bennos a gânont bepret da Zoue, evit ar privilaichou particulier en deus accordet deoc'h; bepret en trugarecaont evit ar c'hloar

extraordinal ha bursudus a bebini ho c'henoront.

Nac a gri a joa bac a levenes er benedictionou pere a roont deoc'h oc'h-unan ! Pebe teneridigues er santimanchou ho deus evidoc'h !

Oh ! peguement e tesiront e veac'h anaveset, qer couis var an douar evel ma zoc'h en ĉa, evit, calonou an oll o veza gounezet deoc'h ma veac'h enoret e partout !

O rouaues eus ao ĉe ! qen dign eus va oll garantes, ha beza em bezo me ar bonheur da gana gant ar sænt meuleudiou ho mab bac ho-re ? Ha beza em bezo-me pers, un deis, en deliçou infinit pere a ra ho ponheur bac ho partaich ?

*Mari.*

Va mab, evit ho courachi hac ho souten er c'hombajou pere a renqit da livra evit forci evel ma forcèr an or, an oll difficulteou pere a en em oppos d'ho ponbeur, songit alies er madou-se eternel pere a brepar Doue d'ho couraich ha d'ho fermder en e garantes.

Songit alies eo qestion a eur c'hloar peblni a zizommach infinimant dioc'h pep disprijanç bac a un tensor pehini a zigoll infinimant dioc'h pep miser ; a eur repos pehini a aigoll infinimant dioc'h an oll dregaç, hac a eur gonsolation pehini a zigoll infinimant dioc'h pep souffranç ha pep poan.

Evel ne deus a vras nemet Doue, ne deus nemetan capabl da rei recompansou bras ha guirion: en ifern e puniss evel un Doue, er barados e recompanç evel un Doue.

O va mab! mar ho pes ar bonheur da gaout issu mad en affær eus ho silvidigues, e vellot Doue, er possedot, er c'harrot, ha jamæs ne squisot d'er guëlet, d'er possedi, d'er c'haret, abalamour Doue, bepret ar memes dre rapport dezau e-unan, a so bepret neves evit ar re eürus.

En demeuranç ravissant eus an ée, tout a so plijadur eb an disterra poan, joa eb an disterra chagrin, repos eb an disterra meleoni, peoc'h eb aon ebet, jouissanç eb dic'hont.

Eno, qen bolontes, qen affectionou nemet bolontes ha carantes Doue. Doue a so tout e 'pep tra. Tout a gaver ennan: pinvidic, puissant, eürus e zoar gantan hae eveltan.

Evit obten ar bonheur-se, labourit va mab, labourit eb discuntuuni. Na lavarit qet: Pell so e combattan; goneset em beus dija qen alies a victor, ha n'em beus-me qet great aoualc'h? *Ne vezo (b) salvet nemet an nep en devezo continuet e servich Doue betec e varo.*

### *Ar Servicher.*

O Guerc'hes! pehini a so, goude Jesus, *va esperanç ha va bues*, obtenit din ar ber-

(a) Math. 10. 22.

severanç e servich Doue, ha *grit din gwelet ho mab Jesus, goude ar vues-ma.*

Mar deo an doucder ehqen eus a c'hraç evel un tanva eus ar barados, mar ro da santout da un ene peguement e verit beza caret, petra e vezo eta he velet hac er possedi e-unan?

## CHABIST IV.

EUS A VONHEUR SANT YAN DA BEMINI JESUS A BOAS MARI EVIT MAM, BONHEUR E PEMINI HO DEUS PEBS AN OLL GRISTENIEN.

*Ar Servicher.*

OMAM eus va Salver! pebes bonheur e voue hini Sant Yan, pa voua choaset gant Jesus o vervel, avit derc'hel en ho qever plaç Jesus e-unan!

Dont a reas da veza ho mab! c'hui a deuas da veza he vam. Ah! gant ræson eo en em c'halv en aviel *an (a) disqib muia-caret gant Jesus.*

E attaich evit Jesus, e fidelite d'en heulia ganeoc'h betec ar C'halvar, a veritas dezan ar faveur vras-se.

E væstr-divin, o vervel, hac en alle læsel gantan un heritaich precinssoc'h? Mes ive, gant pebes aroudegues vad er recevas.

(a) Joan. 19.

Respect bras en ho presanç, soumission d'oc'h oll bolontezíou, sourcíou assida; ne neglijas netra evit respont d'ar c'hraç great dezan gant Jesus.

Eus ho costes, ô Guerc'hes Vari! nac a verenou a vadeles, nac a destenion a deneridigues a rojoc'h dezan!

Da bep heur e sante peguement e voa eürus d'ho caout en e guichen.

O disqib eürus a Jesus! mab eurus eus ar santella mam hac an digna da veza caret! me a brenfe ho ponheur, hac e coustfe din an oll valheurion aus ar vues-ma; ho clear, hac e coustfe an oll humilitionou; ho tensor, hac e coustfe din an oll boan am be o c'hounit oll gurunenaou an douar.

## *Mari.*

Au disqib muia-caret n'en deo qet bet roet ebqen evit mab din, da varo Jesus. Pa lavaras Jesus dezan : *Chetu ase ho mam*, ha pa lavaras din-me : *Chetu ase ho mab*, e represante ac'hanoc'hui hac an oll gristenien.

En effet, va mab, beza em eus em c'halon evidoc'h an oll santimanchou a garantes a ell eur vam da gaout evit eur c'hrouadur pehini a gar.

Grit ho possubl da respont evel Sant Yan, d'ar galite a vab, oc'h en em attachi ous va servich evit biqen.

Clasqit, dreist peb tra, meritont an oll deneridigues eus ho mam, dre enr vnes devot, santel, pehini a rayo hanor dezi.

*Ar Servicher.*

O va mam! *mar (a) oc'h encounac'han james, ra zuyo va dorn deou da veza inutil, ha ma n'em bes qet ac'hanoc'h ataoprezant d'am speret, ra zujo va zeaud da staga ous va staon!*

Pebes bonheur evidon-me e plicbe mam Jesus beza ive va mam!

Re eurus a ven e felfe deoc'h va receo e nombr ho tisterra servicherien. Mæs pa fell deoc'h, dre vadeles, qemeret em favenr an hano a vam, me a receo an hano a vab deoc'h, gant ar vrassa satisfaction eus va ene, gant an oll santimanchon eus ar vrassa anoudegues vad.

Beza mab da Vari! Ah! me brefer an hano qen henorabl-se d'an oll ditrou caer var bere e zeus ar muia enclasq e toues an dud.

C'hui a so va mam! Pebes avantachou er meas a bris ne brocuro qet din-me ar choas eürus-se? Dont a raa da veza terrupl d'an ifern.

Ingrat evel ma zon bet qeit-all en andret va Doue, me a so dign eus an oll donrmanchon. ' msao a ran na veritan na pardon na graç;

(a) Ps. 36. 5. 6.

gonseoude me a esper tont digant ho trugares, pa sonjan e zoc'h va mam.

Disqnesit, ô Gwerc'hes Vari! e zoc'h veritablamant mam Jesus ha va mam. Obtenit din ar c'hraç da zistrei mui-oc'h-mui ons Doue. Peur disquesit ho carantes evidon, o procuri din graç ar herseveranç.

Ah! ho pet atao evidon ar vadeles eus a eur vam pehini a gonserv atao evit he c'hrouadur, santimanchou a deneridigues, memes pa n'ho merit qet.

En em roit deoc'h oc'h-unan, ô va mam! ar gonsolation da velet bivisiqen enuou eur mab pehini, dre e attaich vras ons Jesus hac ouzoc'h, n'en em rento qet indign eus ar santimanchon a garantes oc'h eus evintan.

## CHABIST V.

### Eus ar garantes a dleomp da gaout evit Mari.

An istim a ra Done eus a un dra, a so ar reglen uniq hor be evit he istim d'ar just. Affectionou Doue a dle bes reglen hor re-ni.

Evit compren petra a dleit sonjal eus a Vari, ha pegnement e tleit he c'haret, considerit an istim en deus great Doue anezi hac ar mercou a garantes en deus roet dezi.

*An nombr (a) eus va pherejon*, eme ar Speret-Santel, *a so bras meurbet. Mes beza e zeus unan pehini am beus*, dreist ar re-all, *carguet eus an oll berfectionou.*

Ar pried-se, cherisset gant Doue en eur fæçon qer particulier, ar Verc'hes a dle eta ren, goude Doue, evel eur briñces var hor c'halonou, ha caout o oll santimanchou.

Carantes Doue evithi en deus er leqeat da accordi dezi an oll brevilaichou pere a alle he distingui.

Hor c'harantes evithi a dle he distingui dioc'h qement a ell meritout, goude Doue, hor c'harantes.

Doue en deus he c'haret betec rei dezi an eil renq var an douar hac en ée.

En ée hac en douar, netra dignoc'h, goude Doue, ens hor respejou.

Evel-se an oll dud just ho deus atao roet d'ar Verc'hes, en ho c'halon, ar c'henta plaç goude Jesus.

An tadou santel a lavar deomp penaus co e væn a ereder caret ar mab, ma na garer ar vam, ha penaus an dion garantes-se n'en em separont qet.

Obar a raont deomp consideri ar garantes evit Mari evel unan eus an assurra merqou a alfet da gaout evit beza predestinet, hac evel unan eus ar preciussa donæzonou eus ar c'hraç.

(*a*) Cant. 6. 7.

Mæs ar garantes he deus Mari he-unan evidomp, ha nef hi qet un exhortation continuel evidomp d'he c'haret?

Studia a ra hon oll ezomou, santout hon afflictionau, diavanç hor goulennou, supporti hon defautou, ancounac'hât a ra hon ingrateriou.

Pehes ardeur eta ne dleomp-ni qet cmont da zisques dezi carantes evit carantes. Profitomp gant sourci aus a bep occasion da blijout dezi.

Arabat eo, pa ves qestion da servicha ar Verc'hes, e considerfemp netra evel re vian. Pep tra, en effet, a so caër ha bras e qement a sell ous servich mam Doue, ar vestres souveren eus ar bed.

Greomp prompt, hac a galon vad, qement a sell ous he servich, qement a ell lacât he henori hac he c'haret.

Offromp dezi hemdes eh manq ebet, hor pedennou, affectionou hac homaich hor c'halon. Consideromp evel un henor bras beza eus a niver he servicherien touet.

Savomp alies hor aperet hac hor c'halon varzu he zrôu er harados, pe avit admira he grandeuriou hac he pherfectionou, pe avit goulen he phrotection.

Aluzennou hac œuvrou-all a drugares, yuniou hac exercicou-all a vortification, greomp-hi en iotantiou da henori ar Verc'hes, oc'h imita evel-se he vertuziou.

Freqantomp ar sacramanchou, deis be goneliou, evit o celebri guelloc'h, ha laqaomp avechon, mar gallomp, offr ar sacrifiç eus an auter evit trugarecât an Autron-Done eus ar graçou en deus accordet dezi gant qement a larguentes.

Bisitomp alies ar chapelou savet en henor da Vari; respetomp he imachou, an dud hac an andrejou consacret dezi ispicialamant.

Assistomp assiduamant, qement ha ma vezo possubl, en exerciçou public great en henor dezi, er rosæra, er sermoniou e pere e parlanter eus he vertuziou, eus be phrivilachou, eus an devotion a behini pep calon gristen a dle beza carguet evithi.

Dre ar voyenon-se en em appliq bugale Mari da zisques dezi ho c'harantes, hac e clascont meritout muioc'h beza caret ganthi.

Alvocades puissant, mam dener eus an dud, ô Mari! lenn a rit em c'halon ar sincerite eus ar resolution pehini a qemeran da veza fidel da gement a so lavaret diarauc evit disques deoc'h va c'harantes.

Trugarecaat a ran an Autron-Done eus ar santimanchou santel a garantes pere a inspir din en hoc'h andret.

Dre ma inspir din, em assur penaus em c'har.

Me rayo va possubl da veza qer fidel deoc'h hac ar re a velin beza ar re fidella ha fervanta en ho servich.

Petra na allan-me beza qen anflammet a garantes evidoe'h, ô va mam saotel! evel ma zeo ao æles ho-unan! Mæs ar bonheur-se a so reservet evit an ée.

## CHABIST VI.

**EUS AR GOUSAICH A DLE EUR C'HROUADUR DA VARI CAOUT EVIT INTEREST HA GLOAR E VAB.**

*Mari.*

Va mab, me a so ho mam: a guement-se e roan deoc'h testeniou continuel, dre va madoberon.

C'hui a so va c'hrouador, hac er galite-se a rentit din hommaich; va goervel a rit d'ho sicour en ho tentationou hac en ho poaniou; esperout a rit em galloud dirac Jesus.

Mæs, etre an oll voyenou da zisques din ho carantes, e zeus unan hac a negligit cals.

*Ar Servicher.*

Pliget ganeoc'h er rei din da anaout, ô mam vad! Me fell din en em acquita aus va oll deveriou en oc'h andret.

*Mari.*

Ne glasqit qet aoualc'h procuri va henor ha va gloar. Seblantout a ra memes oc'h eus poan

oc'h va difen dirac ar re pere am attaq.

Qemerit sourci, laqit oc'h oll acqet da ziften va interest, da lacât glorifia, henori ha caret ho mam, evel ma qemeran pep sonrci ac'hanoc'h.

N'en deo qet aonalc'h rei din, goude Jesus, ho calon, ma na broffitit eus an occasionou pere a gavit evit gounit din calonou-all.

Guelit, va mab, ar boan a guemer an heretiqet, ar gristenien fall evit distruja au henor pe evit semplaat an henor a recevan digant ar guir gristenien.

Deoc'hui eo, va mab, da repari an outrajou-sa, erves ho calloud, evit gloar Doue.

*Ar Servicher.*

An ifern, en effet, a so bat atao dichadennat a enep deoc'h, ô Guerc'hes santel!

An hano a Vari, an hano-sa qer venerabl ha qan douç evit an oll dud fidel, a so bet atao casseat gant an droug-sperejon.

C'hui a so *ar (a) vaoues-se* a behini e parlante Doue e commançamant ar bed, ha pehini a dlie un deis *bruzuna penn ar serpant*, penn an droug-speret.

Chetu eno ar pen-caus eus ar gassoni o deus an droug-sperejou a enep deoc'h. Evel ma o defe c'hoant da goll an oll dud, o defe c'hoant ive n'eu defe den recours deoc'h.

(a) Gen. 3. 15.

Falvout a rafe dezo distruja, mar guelfent, en hor sperejou, ar fiziançc vras hon deus ennoc'h hac en ho callond, dreist peb tra e qever ar mestr souveren a bep tra.

Infinimant henovabl e zeo evit Mari ne ves nemet heretiqet o sevel a enep dezi, ha ne defa evit adversourien nemet adversourien Jesus.

O Guerc'hes! *tour David (a) oc'h pehini a zeus a sispill mill ha mill seurt armou*, oc'h adversourien discaret d'an douar a servicha evit an henor eus ho triomph. Doue, oc'h pun, a zigasso diffennourien ardant eus ho cloar.

Nan, ô Guerc'hes! dorojou an ifern hac e zrouc-æles n'o devezo james avantaich ebet varnoc'h.

Pe seurt actionoa a c'hraç ne dlean-me qet renta da Zoue da veza great din guenel er guir ilis, e pehini em beus ar bonheur d'oc'h anaout ha d'ho caret.

Mæs, va mam, mar ho caran, e tlean en effet difen oc'h interest ha profita eus an occasionou da broeuri ho cloar.

Hivisiqen eta me en em implijo da gresqi, gement ha ma e'halin, an niver eus ho servicherien.

Pa en em bresanto an occasion, me a rayo da anaout d'am c'herent, d'am mignonet, d'am anaoudeyen, exercicou a zevotion en

(a) Cant. 4. 4.

oc'h enor. Va phlijadur a vezo en em antreteni ac'hanoc'h gantho.

Ma ne allan, dre va c'homsou, alnmi a ueves er c'halonou yeneat ar garantes a so dleet deoc'h, me a rayo, da viana, va fossubl d'en ober dre va exemplou.

Dreist peb tra, ne souffrin james oc'h attaqfet dirazon.

Ah! an nep noc'h anaves qet na verit qet beza anaveset. Ne fell din caout mignou ebet pehini n'ho carfe qet.

Pedi a ran Doue da scuilla e c'hraç e calonou an oll dud, evit ma tuint oll, goude beza anaveset ha caret an Autrou Jesus-Christ, da zesqi ives anaout ha caret ar Verc'hes, o mam gommun.

An dud hao hi a alfe eta beza eh nep seurt carantes evit eur Verc'hes pehini, a bep eternite, a so bet an objet eus a gomplæsançou Doue memes?

---

## CHABIST VII.

### Eus a souvoar ar Veac'hes santel dirac Doue, a favrus an dud.

Mari a so ar vero'h muia-caret eus an Tad eternel, mam ar Mab, pried ar Speret-Santel.

Ententit ar pes a sinifi ar c'homsou-se hae

ho pezo ens e phonvoar un ide da bebini ne aller ajouti netra.

Merc'h pur ha didaieh ens an Tad celestiel ha parfætoe'h hi he-unan, dirae e zaoulagad, eguet n'en deo an oll grouadurien parfæta oll assambles, petra ne all qet var e galon ?

Roet en deos dezi, en ée, enr gallout ingal *d'an abondanç a c'hraçou* a bere en devoa he ornet gueich-all var an douar.

Qer guir vam Doue en em c'hreat den, evel ma zeo hor mamon, ar groagues pere ho dens hor laqeat er bed, ha ne vezo-hi qet chelaouet gant he mab ?

Gallout a ra, dre he phedennou, qement a ell he mab dreizan e-unan. Cbetu eno santimant an tadou santel.

Douati bac-hi he defe pouvoar aoualc'h dirac Doue evit obten deomp ar graçou necesser, a so doueti bac ar mab a henor e vam.

Salomon a lavare da Vethsabee *e zoa jast (a) he chelaou favorablamant, abalamour ma oa e vam.*

Pa bed Mari evidomp, bac hi a ell receo eur respont-all dirac tribunal Jesus, he mab, e pelec'h a dens droajou mill gueich santelloc'h ha crevoc'h ?

Pa c'houlennomp, dre intercession ar sænt,

(a) 3 Reg. 2. 20.

eur e'hrac beabé, e c'harantes evit Doue hac hor fizianç enno a lacâ Doue da veza favorabl deomp; mæs pa c'houlennomp dre intercession ar Verc'hes Vari, ar reiq e alo'h mémes, he c'halite a vam Doue, e bariant evidomp.

Songit penaus un Done memes a so falveset détan beza soumettet dezi var an douar. Ha beza en deveso nébentoc'h a respet evithi, brema pa ma rén ganten en evou?

Roet en deus dezi evel ar vaniamant general eus e vadou, eus e c'hraçou, ha dreist oll en em hlich ous ho c'hommunica deomp.

Erfin, mar he deus eur pried, daret gant teneridigues, pep pouvoir var he phried, Mari, pried ar Speret-Santel, a ell eta disposi ar pried divin-se en hor favear, hac obten digantan evidomp ar graçou ar re vrasse.

Doue, oc'h-pen, en deus etablisset anezi rouanes an ée hac en douar; fiziet en deus enni eta eur c'halloud erves ar galite-se.

Eu vent e ves galvet onan bennac rouanes, ma ne ve capabl da sicour tud viserabl, da ober tud eurus.

Doue, pehini en deus great mirselou ar re vrasse, dre bedennou ar sænt, hac en a accordfe diessoc'h ar memes tra da bedennou rouanes an oll sænt?

Guerc'hes vinniguet gant an æles hac an

dad, persuadet ma zon eus ho calloud dirac Doue, me en em laca antieramant dindan ho protection, protection assuret, pebini ne vanq jamæs, protection oll-c'balloudec pehini a dree'b pep difficulte, protection universel, pehini so evit an oll.

Buguel coupabl en andret va zad, hac indign dreizon va-unan da veza chelaouet gant Doue, me ho choas evit va alvocades en e guever. En em laqit atreзan ha me.

Mam eus va Doue, pliget ganeoc'h beilla war va c'homportamant, ragli va demarchou e pep amser hac e partout, car an oll dangerou temporel ha spirituel a so e partout presant.

Goulen a ran principalamant ouzoc'h ho protection evit an deves terrubl-se, goude pehini n'en eus mui a amser da c'hortos, mui a bardon a bec'het marvel da esperout, evit an heur dangerus ha definitif pehini a dle acbui va bues ha commanç va eternite.

Né bretantan qet, abalamour d'an esperanç vras am eus ennoc'h, morgousqet biviziqen en un didalloudegnes criminel : n'en deo qet ennes speret ho servicherien. Mæs, sicouret dre c'hraç Doue, pehini ho pedan da obtein din, me a responto d'ho sourci ac'hanon, me a vezo a unan ganeoc'h, evit m'a c'hellin en demeuranç-se a eurusdet eternel, e pebini e fell deoc'h cundui qement hini ho servich.

## CHABIST VIII.

SANTIMANCHOU A VADELES A RERA CALON AR VERC'HES VARI A SO LEUN EN HON ANDRET.

*Ar Servicher.*

AOUALC'H eo, Guerc'hes santel, mam a visericord, aoualc'h eo e c'hexpossemp deoc'h hor miseriou, hon ezomou, evit ma en em interesfac'h e qichen Jesus, evit soulagi hon encou.

Ah! penaus n'en em interesfac'h qet evidomp, pa songit eo evidomp en deus qemeret mab Doue en ho corf aur c'horf henvel oc'h hon-hini?

Mam da Jesus, ne sconnac'hait qet ac'hanomp-ni, *breudeur* Jesus, *memprou* Jesus, *heritourien* an ée eveltan ha dreizan.

E pe seurt circonstanç trist benac en em gafemp, e zoc'h evidomp eur refuich immanqabl, car homadeles en em asten var hep ezom.

Histor an ilis a fourniss testeniou eh niver, hac eus ho calloud vras hac eus ho compassion attantif.

C'hui a so evel ar guær a Zoue, evel eur guær a-behini Doue a so ar roue. *O quæ (a) a Zoue*, ô Mari! c'hui a so brudet meurbet

(*a*, Ps 85, 7.

